**1906. — Mat de vout mollet ent en eil güéh,**

**Jéêouzo, *vik kap.***

*Henri LASSERRE*

# HISTOÉR

EN

# INTRON VARIA A LOURD

AVEIT LÉN DE VIZ MARÍ



GUÉNED
MOLLEREH LAFOLYE
Plasen er Liseu.

VANNES
IMPRIMERIE LAFOLYE
Place des Lices.

1906

D'EN HANI EN DES LAKEIT É BREHONEG

# HISTOÉR EN INTRON VARIA A LOURD

---

EUTRU KAREY,

Get kalz a blijadur em es lénet hou livrig breton *Histoér en Intron Varia a Lourd*. Er ré en devou en eur vad d'er lén er me lerh ne golleint nag on argand nag ou foén.

Ol er Vretoned en des kleuet konz ag en Intron Varia a Lourd, un nivér bras e zou bet é teuhlinein dirak rehiér Masabiel, é ivet ag en deur burbudus en des mammennet ér grob édan dorn Bernadet, é pedein én ilizieu gaer sauet duhont én inour d'er Huerhiéz. Pegement e zou neoah émesk er berhinderion, hemb konz ag er ré nen dint ket bet é Lourd, ha ne hanauant meit a *vras* penaus é ma deit er léh-sé de vout ur perhinded ker brudet él m'en dé.

Er livr-men er larou dehé Ean e hrei dehé hanauein Bernadet, er verhig peur ha fur e oé bet choéjet get Doué eit guélet er Huerhiéz, cheleuet bé honzeu hag on laret d en dud.

Ean e ziskoei er brezél en des groeit én dud é kerg de Vernadet, d'hé zad ha d'hé mam, ha d'er grechenion a Lourd eit parrat ne vehé bet sauet ur perhinded é groh Masabiel.

Guélet e vou penaus mab-dén e zou goann ha distér, a p'hum gemér doh Doué ha doh é Vam santél.

Er Huerhiéz Vari e reskond de vrezél er ré fal ha de bedenneu er ré vad dré er miraklen keeran, aveit diskoein splann é venné bout inouret ér léh-sé.

É bèr amzér, ar burhudeu a Lourd a zou hanaùet ér bed obéh og a bep bro é ta krechénion a vostad de bedein dirak er groh santél.

Kent pel, un iliz e zou saùet adrest er groh, un iliz gaer, get ur hloh-di ibuél a saù é ben betag lein er mañnéieu og en dro.

Hag a bondé, pep plé,

Ag en ol broieu og er bed
É tér de Lourd é perhinded,
Hag er Huerhiéz d'hé bugalé
E ra grèseu get larganté.

A durel, eutru karet, hou livr en dès plijet d'ein rak men dé skrîuet é brehoneg og ar choéj. Él er guir Breton, dilézet e hues er girieu bantér galleg aveit kemér ré breton mat, ré og er vro. Duhont ha dumen, ur gir benak morsé nen dé ket hanaùet get en ol, mat e hues groeit on laket alkent avert pinùiket hou livr be diskein girieu breton d'hou lénerion.

Lorein e brér é me oeit er brehoneg de gol ha navé ket mui prenet ar livreu breton *Histoér en Intron Varia a Lourd* e ziskoei é bes hoah tud hag a bou mat levar koh ou zadeu.

Kredein a hran eùé é vou guerhet mat er livr-men eit brasan plijadur ar lénerion ha brasan vad ou inéan. Emen kavet ur livr kaerob de lén de viz Mari, én tiér hag én ilizieu?

Trugèré, eutru karet, eit en érieu bourus ha ré vér em es treménet é lén *Histoér en Intron Varia a Lourd.*

F. Falquerro,
*Person.*

# HISTOÉR

EN

# INTRON VARIA A LOURD

## KETAN DÉ

### Bernadet Soubirous

Lourd e zou ur gér vihan saüet doh troed er mañnéieu Piréné. Inou en des er Huerhiéz bum ziskoeit ér blé 1858.

D'en unek a viz huavrér, er ieu érauk sul el Lard, en amzér e oé iein. Épad ma oé, tostik é pep tieget, er gérentaj hag en amizion tolpet eit deverral ha gobér chervad, un tiad tud, é Lourd, n'ou doé ket a goed memb aveit dariü ou bouid.

En tad, diméet d'ur gristénéz vat hanüet Loeizon Kastérot, e labouré ér melinieu a ziardro. Fransèz Soubirous e vezé groeit anebou.

Pear a vugalé ou doé : diü verh — er gohan tro-

ha-tro de bearzek vlé, — ha deu bautr éleih iouankoh.

A houdé pemzek dé hemb kin, ou merh gohan, ur plahig distér, e zou deit de chom devat hé. A honeh é vou konzet él livr-men, rak dehi é en des hum ziskoeit er Huerhiéz, Mam de Zoué.

Pe oé gannet, hé mam n'en doé ket kalz a iehed, hag er verhig, kaset de di ur vagerez ar er mézeu, é parrez Bartrés, e chomas inou goudé ma oé bet forhet. A pe oé deit de vout hras, é oé het lakeit de hoarn en deved. Desaüet, hé unan gaer, pèl doh er bed ha doh é fallanté, er heurkehig e vioé divlam. Ne houié patérat meit ar hé chapelet, mes hi el laré é pep léh, ha de hep kours ag en dé.

Hi e dreméné hé amzér é teviz get er Huerhiéz hag é hobér dehi bamdé ur gouronen pedenneu. Inean er verhig-men e oé sklér ha glan él er feteniou e gavér guéhavé ar lein er maüneieu ihuél, él léh nen da biskoah dén erbet. Eurus er haloneu glan, emé en Aviél : ar ré-zé e huélou Doué.

Pearzek vlé hé doé hag en dén en dehé kredet n'hé doé nameit unek pé deuzek. Er her hanal e hré poén dehi, mes hi e anduré hé droug get pasianted, hemb biskoah hum glem na laret gir. Ne houié na skriü, na lén, na memb konz galleg. Disket hé doé en *Tad péhani zou én nean* ha *Mé hou salud, Mari*, mes nitra kin.

N'hi doé ket hoah groeit hé hetan komunion ; aveit hé lakat ér stad d'hé gobér hag hé has d'er hatechim, en doé Soubirous hé lammet a di hé magerézhag hé hemèret get hou deustou d'é heuranté.

Hi hé doé aveit patrom un doktor hras ag en Iliz, unan en doé lakeit ol é vuhé édan goarnasion er Huerhiéz ha gloestret dehi é ol labourieu, en hani en des groeit er heden gaer hanuet er *Memorare : Hou peet chonj, ô Guerhiéz Vari...*, Sant Bernard. Un tammig é oé bet troeit en banù aveit hi : groeit e vezé anehi Bernadet.

### Er Rehiér Masabiel

Horloj en iliz a Lourd en doé skoeit en devéhan taul a unek ér, hag en dud peur men n'oa doé ket a goed aveit aléj ou méren.

— Ké de glask koed ar rihl ar Gav, pé ar doar er harréz, e laras er vam de Vari, en eil a hé merhed.

Él é paut a léhieu, en dud peur a Lourd e vezé lausket de cherreín ha de gas get hé er bareu séh distaget a zoh er gué.

Mari e gemér hé boteu koed.

Bernadet e sel doh t'hi :

— Lausket mé de vonet get me hoér, e lar hi d'hé mam, me glaskou mé eué ur béh koed.

— Pas, emé er vam ; é ma er pas genia, te cherrou droug.

Ur plah iouank, Jannig Abadi, pemzek vlé, arriù én ti ar en taul, e ié eué de zastum koed. Ou diù e talhant kement ar er vam de lezel Bernadet de vonet get hé, ma larér dehi en taul devéhan : « Hama, ké ».

Er vugalé e glaské tro-ha-tro hrinsad ha tammeu koed aveit gobér ou béhiad. Bernadet, goann

ha distér, e chomé un nebed arlerh er réral.

Arriù oent él léh ma koéb riolen er velin é ster er Gav. Én ou hevéreg é oé rebiér ihuél ; doh troed er rebiér, ur groh ledaññik mat, hemb bout goal zon. Ihuéloh aveit er groh, un toul ker bras él ur fenestr, ha doh en dias ag en toul, ur blantennig roz gouiù kresket inou anehi bé unan. Er roh-sé e zou hanùet ér vro *Roh Masabiel*.

Ne oé ket kalz a zeur en dé-sé é riolen er velin. Bareu koed séh, e huélezant én tu-ral ag en deur, e hraa d'er vugalé turel ou hoteu aveit monèt d'ou hlask.

— Iein é en deur, emé Jannig ha Mari, a p'arriùant én tu-ral, én ur huskein ou boteu.

En deur-hont e zichen a vaññéieu Piréné, goleit a erh, hag én arben a gement-sé é vé iein sklas.

É kleuet hé hansortézed é hirisein, Bernadet en des aun a cherrein anouid.

— Taulet deu pé tri mén bras é kreiz en deur, e lar hi dehé, aveit ma hellein monet én tu-ral hemb glubein me zreid.

Mes èl ma oent ardro ou bébiad koed, ne vennent ket anebé kol ou amzér eit gobér er péb e houlenné.

— Groa el omb, emé Jannig, taul te voteu.

Bernadet ne reskond nitra ; harpet hé hein debi doh ur roh, hi hum laka de durel hé boteu hag hé loreu.

Kreisté e oé nezé ; en *Anjelus* e zelié soññein én ol ilizieu ag er vro.

É oé Bernadet é tihusk hé loreu, a pe gleu èl un taul aúél én dro dehi. Hi hum zistro kentéh é chonjal é ta un taul harnan. Souéhet é é huélet er gué e zou én dro d'er prad bar erbet na voulj.

— Fariet em es, e lar hi.

Chetu hi arré é tihusk hé loreu. Kleuet e hra boah ur huéh er memb trouz.

Bernadet e saù hé fen, e sel a-dal dehi, hag e lansk, pé kentoh e glask leskel un taul kri. Hé boéh e chom én hé goug.

Krénein e hra, diùhar ha rah. Souéhet d'er péh e huél, hi e goéh ar benneu hé deuhlin hemb gout petra e hra.

---

## EIL DÉ

Er Huerhiéz hum zisko eit er huéh ketan

Dirak deulegad Bernadet é oé un dra kaer meurbet. É toul fenestr er groh, é kreiz ur sklerdér éleih braùoh eit en ol sklerdér ag er vro men, en hum zalhé én hé saù un Intron ligernusoh eit tra erhet krouéet ! Haval oé doh unan a uigent vlé ; ha neoah, doh hé guélet, é oé kaer gout na hellé ket kol er iouankiz-sé, ti ma kol en dud ou hani. Open, ar hé fas ker kaer, ker braù, é splanné d'un dro inosans divlam ur hroédur, purted

glan ur huerhiéz, min pozet ha karanté tinér ur vam, furnéz hag avisted en dud koh, petra e laran mé ? ur furnéz éleih brasoh aveit hani en ol dud e zou bet ar en doar a viskoah

Hé deulegad e oé glas, hag hé sel ken dous, ma laké er galon de verùein. Ar hé géneu en hum ziskoé ur vadeleh hag un doustér sort ne gavér ket ar en doar; ar hé zal é oé merchet, hanval vehé, furnéz en Eutru Doué ean-memb, en hanaùedigeh a bep tra hag ur santeleh hemb par !

Hé dillad ne oent ket dillad ag er bed-men : groeit oent bet, hemb arvar, él léh ma vé groeit guskemant er gué hag er boketeu ; guen èl en erh ar er maññéieu, ha brauoh eit mantel er roué Salomon én amzér a é vrasan eurusted. Ur vroh hir ha fournis e oé én dro d'é horv hag e lauské dizolo kaer hé deu droed. Édan hé zreid nuah, er roh hag er blantennig langroez ; ar beb unan a hé zreid ur boket roz aleuret.

A ziarauk é oé ur gouriz, glas èl en èbr, hantér klommet én dro d'hé horv ; en nen ben anehou e zé tostik betag hé zreid. Ur gouél guen, tro-ha-tro d'hé diskoé, e oé dalhet ar lein hé fen, hag e zichenné ardran betag en dias a hé broh.

Na bizeu, na kouronen, na brageris erbet ; nitra ag er péh e hlij kement d'er merhed ag er bed. Ur chapelet, get é grañnad guen kann èl leah, get ur ranjen milén èl eur, e oé é spign étré hé dehorn, kroézet get hi eit pedein. Er chapelet e gerhé étré hé bizied ; neoah hé divéz a chomé hemb bouljal : é léh laret er rozér, cheleu e hré marsé én hé

halon er pedenneu e saüé a ziar en doar trema z'hi, pedenneu er ré e laré én inour dehi en *Ave Maria*. Kement graünen e dreméné étré hé bizied e verché merhat er grèseu kaer e lauské de goéh ar ineañneu en dud, èl ma hoéh er glaü ar en doar diséhet eit el lakat de zougein hléad.

Chom e hré hemb laret gir. Mes devéhatoh hi memb en des laret hé hanü : er Huerhiéz konséüet hemb péhed, Mari, Mam de Zoué !

Hi e sellé doh Bernadet. Houen, èl ma hun es laret, en doé stouiet ar henneu hé deuhlin.

Er plahig e za chonj dehi aben de gemér hé chapelat. Fautein e hra dehi gobér sin er groéz; mes krénein e hra kement ma ne hel ket seüel hé dorn betag hé zal.

Er Huerhiéz, dré hé sel ha dré ur min-hoarh, e hra konfort de galon er geh vuguléz skontet. Hi e hra hi memb sin er groéz, ha kentéh dorn Bernadet, èl a pe vehé douget get en hani e zou galüet *Sekour er grechénion*, e hra sin er groéz ar un dro get er Huerhiéz. N'hé doé ket mui eun erhet. Hé halon lan a leüiné, ne houié ket ré mar oé guir er péh e zigoéhé get hi. Hé deulegad, burletet, ne hellent ket neoah parrat a sellet doh en Intron kaer-sé, ha hi e laré hé chapelat : *Mé hou salud, Mari, lan a hrès.*

Pe oé achiü er chapelet : *Gloria Patri et Filio...*, er Huerhiés ingernus e ias knit én un taul.

Bernadet hum gav nezé él unan e za ag er bed aral, èl unan e goéh ag ur léh ihuél. Hi e daul ur sel tro-ha-tro dehi. Er ster e rid ataü get safar ar

er mein. Hanval é get hi é ma duoh en deur, rustob de gleuet en trouz e hra é ridek, divournsoh er vro, fthoéloh splandér en hiaul. A-dal dehi é ma rehiér Masahiel hag hé hansortézed é klask koed. Adrest er groh é ma eñé berpet er fenestrig hag er blanten roz, mes er fenestr-sé nen dé ket mui dor er baraouiz.

**Bernadet e gonz eg er péh hó des guélet.**

Tro-ha-tro d'ur hard-ér en doé padet er péh hun es laret; rak Bernadet en doé bet amzér de laret er pemp merchad a hé chapelet.

Tennein e hra nezé he loreu, trézein e hra en deur aveit monet de gavet hé diù gansortez Mes é ma perpet hé chonj get er péh hi des guélet, hag ankoéhat e hra é ma iein en deur.

Jannig ha Mari en doé bi guélet é koéh ar hé deuhlin ha doh hum lakat de bedein, mes n ou doé ket groeit kalz a gaz a gement-sé, rak, trugéré Doué, liés é huélér ér vro-sé en dud é hobér kement aral.

Bernadet e zou bamet é huélet hé hoèr hag hé hansortéz, goudé men dé achiu ou labour, é vonet ér'groh hag é hoari én hi, èl a pe ne vehé arriù nitra.

— Ne hues chet guélet nitra? e houlen hi get hé.

— Nann, emé ind ; ha té, guélet a hes un dra henak?

Bernadet ne reskond ket. Koart èl ma oé, er verhig en doé marsé eun a gonz; pé kentoh, èl

kement haüni hum laka izél, hi e senté doh ur voéh e laré dehi én hé halon kuhein ar hrès kaer hé doé het get Doué.

— Ma ne hues chet guélet nitra, e lar hi hemh kin, n'em es nitra de laret d'oh.

Er béhieu koed e oé groeit; er vugalé ou sam ar ou hein hag e za éndro de Lourd.

Mes Mari ha Jannig e huélé mat é oé trehoulet Bernadet; hag, én ur vonet get ou hent, ind e houlen get hi petra hi des guélet. Goudé bout groeit dehé gratat n'ou devehé ket konzet d'er reral ag er péh e ié de laret dehé: « Guélet em es, emé-hi, un dra henak gusket é guen. »

Ha hi de ziviz dehé, guellan ma hel, er péh hi des guélet dirak hé deulegad.

— Chetu azé er péh em es guélet, emé-hi én ur achiù ; mes, mé hou ped, ne laret gir de zén ag en dra-men.

Mari ha Jannig n'ou doé ket het poén doh hé hredein, en ineaneu divlam e gred forh és er péh e vé laret dehé. Ha nezé, doh hé hleuet é konz, é oé splann de huélet é laré Bernadet er huirioné. Mari ha Jannig hé hredé enta, ha chetu ind skontet.

Arriù ér gér, er merhed vihan ne hellant ket derhel pèl get hé ar péh e oé én ou spered. Mari e lar d'hé mam en doéré pen-der-hen

— Amoèdaj ha nitra kin, e lar ou mam.

— Petra e gleuan get te hoér ? emé-hi de Vernadet.

Er plahig e ziviz arré er péh e oé arriù get hi. Er vam e heij hé diskoé.

— Fariet e hes, e lar hi, ne oé nitra inou.

Bernadet e zalhas atau doh er péh hi doé laret.

— Ne vern petra é, emé er vam, me zihuen doh ous a voneî kin de Vasabiel.

Er gonz-men e hoaskas kalon er verhig; rak a houdé ma oé kollet en dra ligernus hont, n'hi doé kin hoant meit d'er guélet boah ur huéh.

Neoah hi e hlég de volanté hé mam, ha ne sann grik.

Epad en nez zé arlerh, erguénér hag er sadorn, Bernadet ne hellé ket parrat a chonjal ér memb tra perpet, hag hi e gonzé liés anehou get er vugalé aral.

Hi e zalhé mat én don ag hé halon er chonj ian a zouster ag en Intron hemhpar; ne harzé ket, get en hoant d'hé guélet.

En « Intron » e oé en hanû e ré d'en hani hé doé guélet. Neoah, pe vezé goulennet get hi mar oé haval en intron-sé doh unan benak ag en damezéled, ag en intronézed a Lourd, pé doh er merhed braûan ag er vro, hi e hejé hé fen hag a reskondé get ur min-hoarh : « Nen des chet nitra haval doh t'hi. Ker braû é, n'hellér ket laret ! »

Hoant hé doé enta d'hum gavet hoah dirak t'hi. Er vugalé aral oé étré en neu, eun ou doé ha neoah hoant de huélet ind eué.

## TRIVET DÉ

---

**Er Huerhiéz hum zisko eit en eil guéh.**

D'er sul, en hiaul e oé sañet ligernus, hag en amzér e oé kaer bras. Én devalenneu ag er Piréné é ve liés, é kreiz er gouian, deùéhieu kloar ha braù èl én neùé amzér.

Én ur zonat ag en overen, Bernadet e bed hé hoér ha bugalé aral de houlen get hé mam hé lezel de vonet éndro de rehiér Masabiel ;

— Martezé é hes un dra benak fal inou, emé er vugalé.

Bernadet e lar en hi doé béb é kredein kement-sé ; biskoah n'hé doé guélet ur voéz ken dous, ker chérabl.

— Ne vern, e lar er merhedigeu, disketob ait er beurkeh bugulèz a Vartrès, ret é turel get hi deur beniget ; mar dé en diaul é, monet e hrei kuit. Te larou debi : « Mar det a berh Doué, tosteit; mar det a berh en diaul, kerhet kuit. »

Nen dé ket ag er houzeu men en hum chervij er vélean eit skarhein en diaul a berh Doué hag a berh en Iliz. Ne vern ; aveit merhedigeu èl d'bé, kavet mat ou doé ou zreu.

Lakat e hrant enta én hou chonj kas get hé deur beniget Bernadet hi memb, é kleuet er ré-

ral é konz, en doé eun hi eüé ne vehé bet en diaul hé doé guélet.

Mes penaus lakat er vam d'hé lezel de vonet ? Er vugalé, arlerh méren, e houleu ol monet d'er groh. MoézSoubirous e zalh a getan de zihuen doh t'hé : « Amoëdaj é kement-sé, e lar hi ; hag open ne vou ket mui pèl é soñnou d'er gospereu. »

Mes peb unan e houi péken diés é laret pas d'ur vanden bugalé vihan, a pe fal dehé grons un dra henak. Er ré-men a oé ou chonj monet; ol é larant é teint hean éndro; hag en taul devélan er vam e lar is dehé.

Er vugalégeu e ia ketan pen d'en iliz de batérat. Unan en doé degaset get hi ur vouteill vihan aveit hé hargein a zeur heniget. A p'arriùant get er groh, ne huélant ket anehé nitra erhet a neué.

— Pedamh, e lar Bernadet, ha laramh er chapelet.

Er vugalé hum daul ar ou deuhlin, ha peh hani e lar hé rozèr d'hé zu.

Ha chetu fas Bernadet é tonet én un taul de vout èl bani un él. Kaer é gout é huél un dra souéhus : hé deulegad, splannoh, houilloh, é zisko hout é évrein ur sort sklerdér benak a ziariné.

Er Huerhiéz, hé zreid ar er roh, gusket èl er huéh ketan, e oé arré dirak t'hi.

— Sellet, emé Bernadet, chetu hi !

Mes deulegad er vugalé arat ne oent ket èl hé ré-hi, ne huélent nameit er roh nuah ha bareu er hlantennig langroëz.

Unan ag er vugalé e laka er vouteillad deur beniget étré dehorn Bernadet.

Nezé é ta chonj d'er hroédur ag er péh hi doé grateit gobér; seùel a hra én hé saù, hag, én ur heijein er vouteill, hi e daul dù pé tèr guéh deur beniget get en Intron.

— Mar det a herh Doué, tosteit, emé Bernadet.

Epad ma oé er verhig é hobér en dra-sé, er Huerhiéz en doé soublet hé fen de hep taul, ha tosteit de vorden er roh. Hi e hoarh é kleuet Bernadet é konz elsé doh t'hi; d'en hanù santél a Zoué, hé fas e za de vout ligernus.

— Mar det a herh Doué, tosteit, e lar hoah ur huéh Bernadet.

Mes, doh hé guélet ker kaer, kel lan a sklerdér hag a vadeleh, ne gav ket én é halon en narh de laret: « Mar det a herh en diaul, kerbet kuit. »

Hi hum laka arré ar hé deuhlin, hag e lar er chapelet; er Huerhiéz, hanval oé, e cheleué doh t'hi get plijadur, hag e laké hi eùé graînad hé chapelet de droein étré hé hizied.

Pen dé achiù er beden, er Huerhiéz a ia kuit. Én ur zonet éndro de Lourd, Bernadet e oé lan a leüiné. Hi e chonjé doh t'hi hé unan én ol treu burhudus-sé; mes hé hansortézed e oé ol lorhet.

— Eun hun es, a larant ind de Vernadet; ne zamb ket kin amen. Er peh e hes guélet e za marsé aveit gobér droug d'emb.

El m'ou doé laret d'ou mam, er vugalé e arriùas aben er gospereu. Arlerh er gospereu, en amzér

gaer e lakas en dud de zonet de valé ar en hent.

Mar a unan e gonzas ag er péh en doé laret er merhedigeu, hag elsé é oé bet hrudet é kér histoër rob Masabiel.

A getan er brud ne oé het strèuet meit é mesk ur vandennig bugalé. Kreskein e hré bremen én ur vonet é mesk er hobl, en dud distér, èl ma kresk a nebedigeu er mor ar en aud, pen da d'er hlué. Er veingléerion, ker stank ér vro-sé, ar grouierézed, er labourizion doar, er groahed, en dud peur, ol é konzant ag en doéré. Ur ré e gredé, er rérał e laré ne oé ket guir, lod aral e hoarhé, a bré goab, lod eùé e laké muioh eit ne oé. Er vorbizion, er ré pinùik, e beijé ou diskoé hag a gonzé a dreu aral.

Tra souéhus! Tad ha mam Bernadet, deustou ma houient reîh mat é laré ou merh perpet er huirioné, ne gredent ket muioh eit er réral; ind e chonjé én doé Bernadet hum fariet.

— Ur hroèdur é, e larent-ind, hi e gred hi des guélet, ha n'hi des guélet nitra; en dra-zé zou sorhenneu bugalé.

Neoah er verhig e gonzé ken nerhus ha ker splann, ma ré dehé de chonjal. Guéhavé, dob hé bleuet, ind hum gavé hantér gouniet, ha, deustou ma ou devehé karet ne vehé ket mui oeit d'er grob, ne gredent ket dihuen doh t'bi.

Épad en déieu ketan ag er suhun é tas tud ag er bobl de aters Bernadet a zivout er péh hi doé guélet. Hi e reskondé perpet splann ha reîh. Gellein

e hré fari, mes en nemb hé hleué n'en doé kel poén é kredein élaré er hurioné. Hé oed, hé huhé direbrech, en nerh e laké én hé honzeu e hré hanaout hemb arvar e oé arrú un dra benak souéhus étal rehiér Masabiél.

Mes più e za elsé d'hum ziskoein d'en dud? Hag ean e zou ur sperad mat, petremant ur sperad fal é? pé un inean benak ag er purgatoér deit de houlen pedenneu? pé marsé un dén, ur voéz santél marù ér vro nen des chet goal huerso?

Peb hani e lar é gir diarben kement-sé.

---

## PEARVET DÉ

### En Intron e lar de Vernadet donet pemzek guéh d'er groh

Ur voéz a Lourd, en Intron Millet, hag ur verh iouank a vredish er Huerhiéz, Antoinet Peiret, e laka én ou chonj é ma un inean glaharet ha poénet e za de Vasabiel.

Monet e hrant de gavet Bernadet :

— Goulen get en Intron, emé ind, più é, ha petra e houlen hi. Lar dehi en disklériein d'is ; pé get eun ne hellehes chet derhel chonj ag en hanùsé, lar dehi er skriùein d'is ar er papér.

Bernadet e gleué èl ur voéh én hé halon doh hé

galùein de vonet d'er groh Hi e houlen get hé zud, hag en trenoz, d'er ieu arlerh merhér el Ludu, hi a gemér en hent de rehiér Masabiel.

En deur e zou kriùeit; n'hellér ket mui tremén dré inizen er Chalet aveit disob ér pen. En hent e zou diés ha diblén; ret é de getan krapein doh tor er voten; ha goudé dichen a blom ér riskl a dorrein er goug a drez d'er rehiér, kent arriu get Masabiel.

Diù gansortéz Bernadet e chom de getan él skontet é huélet un hent ker kalet. Bernadet, é kontrél, a p'arriù én tachad-sé e saù imur én hi ken ne bad ket get en hireh. Hanval é é ma douget get unan benak vehé étal d'hi hemh hout guélet, hag e hra dehi nerb de gerhet Hi, perpet ker goann, bum gavé kriù er bueh-sé. Hi e ié ker fonnabl é krapein doh er voten, men doé béh en niù aral doh hé héli, ha neoah é oent ind é kreiz ou nerh

En dén en devéhé kredet é oé kollet hé ber hanal de Vernadet. Arriù ar lein er votein, ne ziskoé ket bout tam skuéh; ha neoah hé diù gansortéz a huizé ken ne zivéré en deur doh ou fas.

Deval e hra er rehiér get er memb hèr ha d'er memb taul, deustou ma oé er hueh ketan e oé ma treméné dré-hont, ba perpet é kav get hi é hes unan henak doh hé harpein. Én un devalan ker plom, hi e gerh èl ar un hent-bras.

En intron hag er plah iouank ne hellant ket hé héli. Ind e zichen ar ou goar hag én ur sellet émen lakat ou zreid.

Bernadet e arriù enta én ou rauk étal er groh;

hi hum daul ar hé deuhlin aveit laret hé chapelet, hé deulegad ar en toul gouli goarniset get hareu er langroézen.

Kentéh hi oeit ha lausket ur griaden ; ur splandér kaer e ligern ér groh, ha Bernadet e gleu ur voéh doh hé galöein. Er Huerhiéz e oé, ur huéh open, én hé saù dirak l'hi. Hi e blégé hé fen trema er plahig, ha get hé dorn hi e ziskoé dehi tostat.

Nezé é arriù, goudé ou dout poéniet bras én hent, Antoinet hag en intron Millet. Guélet e hrant Bernadet ér méz anehi hé unan, èl a pe vehé het hé inean én ur bed aral.

Honen ou hleu hag ou guél.

— E ma azé, emé-hi dehé ; hi e lar d'ein tostat.

— Goulen get hi mar groa poén dehi hur guélet é chom genis amen : mar groa poén dehi, ni hum dennou aben.

Bernadet e sel doh er Huerhiéz, e chom un herrad èl pe vehé é cheleu, hag e zistro én ur laret : « Hui e hel chom. »

En niù verh e stoui ètal er hroèdur hag e laka en tan én ur holeuen heniget ou doé degaset get hé.

Eit er huéh ketan oé, hemb arvar, a houdé ma oé kroéet er bed, é luéhé splandér ur pilet él léh distro-sé.

Ur pilet alumet, en dra-sé na ziskoé ket hout kalz a dra. Aveid omb ni bremen ne laramb ket kement-sé : rak ni e houi ni é oé er Huerhiéz e oé inon hag é telié kent pèl bout sauet dehi un iliz. Elsé en tan laket én ur holeuen, ètal rehiér Masabiel, dré Antoinet Peiret hag en intron Millet,

ne zelié ket mui bout lahet : kaer en dou en dud fal gohér, kaer en dou en aùél kounaret huéhein, perpet é chomou hiù ; perpet é talhou, eit bout ur merch e fé er grechénion, de seùel eun trema en nean he trema tron en Eutru Doué. Mes en niù voéz ne hellent ket ou dout er chonjeu-sé.

Hé hansortézed e ler de Vernadet :

— Ké dedal d'hi, e pen dé guir é ler d'is tostat. Goulen get hi più é, ha perek é te emen. Ped hi de skriù ar un tam papér er péh e fal dehi ; ni e hrei er péh e houlen ha rah er péh e zou ret aveit hé dibcénicin.

Bernadet e gemér er papér hag er bluen, hag e dosta d'en Intron : honen, dré hé sel madelehus, a ré hardehted dehi de zonet.

Nezé, er papér én hé dorn, Bernadet e saù ar ben hé zreid aveit asten hé divréhigeu betag er voéz ligernus.

En niù aral e dosté aveit cheleu ; mes Bernadet, hemh distroein, hag él pe senteh doh en Intron, e lar dehé get hé dorn chom ardran ; er ré-men, un tammig méhus, hum denn hean a kosté.

— Intron, e lar er hroédur, mar hues un dra henak de laret d'ein, mé hou ped de skriù ar er pepér men piñ oh, ha petra e fel d'oh.

Er Huerhiéz santél e hra ur min-hoerh ; hé génau hum zigor, hag hi e lar d'er verhig :

— Er péh em es de laret d'oh, amé-hi, n'em es chet dohér ag er skriù ; gretéit d'ein hemh kin donet amen bamdé épad pemzek dé.

— M'er grata d'oh, e lar Bernadet.

Ur min-hoarh aral e zisko de honen é oé kontant er Huerhiéz ag er péh e zé a laret : er Huerhiez en doé konfians é konz er verhig-sé a bearzek vlé.

Guéharal hé mab Jézus e vouré bras é tigemér er vugalé vihan én ur laret : « Ranteleh en nean e zou d'er ré e zou haval doh t'hé »; hi eüé e garé er vugulér a Vartrès, rak ma hé guélé glan ha di-dro èl ur hroèdur.

— Ha mé, e reskond hi de Vernadet, me hrata d'oh en hou lakein de vout eurus, nepas ér hed men, mes ér hed aral.

Bernadet e ré d'er Huerhiéz un nebed déieu, bag er Huerhiéz e ré de Vernadet un eurusted hemh achimant.

Bernadet, hemb arsaü a sellet doh en Intron, e ia de gavet hé hansortézed. Hi e huél deulegad er Huerbiéz arnehi épad ma oé é vonet éndro, ha hi ou guélas eüé é sellet, un herrad amzér, get karanté, doh Antoinet Peiret, en hant a hé hansortézed ne oé ket diméet, ur verh iouank a Vrediah hugalé Mari.

Bernadet e lar dehé rah er péh e zou arriü :

— Bremen é ma hé sal arnoh, emé hi de Antoinet.

Honen, é kleuet en dra-sé, e zou skoeit en hé halon; a houdévéh n'hi des, dé erbet, ankoéhiet sel er Huerhiéz, hag er chonj anehou e zou hé ol konfort ar en doar.

— Goulen get hi, emé ind, mar groamb plijadur dehi é tonet amen bamdé genis, épad er pemzek dé.

Bernadet e sel doh en Intron.

— Ind e hel donet, emé hi, ind ha réral hoah ; me ven guélet tud amen.

Én ur laret er honzeu-men, en Intron hum dennas, mes én ur leskel ar hé lerh er sklerdér kaer a oé én dro dehi hag e ias kuit ean eüé a nebedigeu.

Er huéh-men, èl er guéhieu aral, er verhig en doé taulet mé d'un dra

— A p'hum zisko en Intron d'ein, me huél de getan er splandér, ha goudé en Intron; a pe ia kuit, en Intron e lam ketan, hag er splandér arlerh.

## PEMVET DÉ

### Er person a Lourd

En ur arriù ér gér, Bernadet e gonz ag er péh hi des grateit d'en Intron gaer : monet d'er groh épad pemzek dé lerh-oh-lerh.

Antoinet hag en intron Millet e lar eüé er péh ou des guélet, penaus é oé fas er hroèdur a p'hum ziskoé er Huerhiéz dehi, petra en doé laret er Huerhiéz ha groeit dehi gratat. Er brud hum stleüas kent pèl ér pesr horn ag er gérig.

Er ieu-sé, 18 a huavrér 1858, e oé dé marhad é Lourd. Ilum gavet e hré é kér pautmat a dud deit

a bep tu; hag aben en noz en neuêted e zou kaset rab dré er vro.

En dé alerh é bes tolpet ur handad tud én dro d'er grob a pe arriù Bernadet; en trenoz, pemp pé huéh kant; ba d'er sul vitin, ardro deu pé tri mil.

Petra e buél en dud-sé neoah? petra e gleuant-ind? Nitra, nitra kin, meit ur geb verhig é pedein, ur verhig e lar é kleu hag é huél treu burhudus!

Aveit lakat kemen a dud de zonet d'inou, ret é kredein é vezé guélet ar fas er hroêdur ur splandér benak drest ordinér hag a ziarlué.

Er parëieu mezhérerion èl én tiegèheu, émesk en dud ag er bed èl émesk er véléan, é ti er peur èl é ti en dén pinuik, én hostalerieu, én taverneu, ar er plasenneu, de noz, de vitin, ne oé kin konz meit ag en neuêted. Er bobl en doé aben laret hanu en hani hum ziskoé inou : « Er Huerhiéz é hemb arvar », e laré rah en dud. Neoah er ré skoleit hag en doktored ag er vro, tud hemb fé lod bras anehé, e hoarh pé e gas trous. « Kollet é hé fen de verh er melinér Soubirous, e larant ind. — Pas, emé réral, mes ur geuiardéz é, hi e abuz en dud. »

Lod a nehé e ven guélet Bernadet, bé aters ha bout étal d'hi dirak er grob. Arlerh en dout klevet er verhig, arlerh en dout guélet bé fas é figarnein, bañni ne gred mui é ma ur lorberéz é.

— En treu men, e lar unan ag er védesinerion a gér, en eutru Dozous, e zou treu souéhus; ha me ven digor mat men deulegad eit ou guélet a dost.

En eutru Dufo, avokad, en eutru Pougat, ketan harnour ag en tribunal, ha paut a duchentil aral e laka én ou chonj monet hamdé d'er groh de huélet, hag, aveit guélet mat, ind e dosta muian ma hellant de Vernadèt.

Er véléan euié e zou ou spered get en treu hurhudus-sé. El er réral, souéhet int é kleuet konz ag er péh e arriù é Masabiel ; mes, tnd avizet mat él men dint, ind e chom hemb monet de huélet hag hemb laret ou chonj.

Bernadet ne oé ket hanauet get er véléan. Deit de di hé zud a houdé pemzek dé, hi e ié bamdé d'er hatechim. Mes en eutru Pomian, en hani e oé é hobér er hatechim er blé-sé, nen doé ket hé diforhet émesk er réral.

A p'en doé hum lakeit en dud de vonet a vostad d'er groh, é tas hoant dehou d'hanaöet er verhig-sé ker brudet, hag un dé ean hé galù dré hé hanò. Kenteh é huél é seùel ar verhig distér, gusket peur ha ne zisko ket tam erhet boeit klask tennein selleu en dud arnehi. Ean e daulas mé ne houié ket kalz a dra a zivout er relijion.

Er person ag er harréz e oé nezé en eutru Peiramal, un dén bresk dré natur, mes ur béleg lan a gred aveit er péh e sellé Doué hag en ineañneu. En treu fal e gavé én hou un dén ataû prest kaer de vrezélat énep dehó.

Deustou de gement-sé, nen doé ket énehour erbet é Lourd ; rak, a pe vezé guélet é tremén dré gér get ur goh soutañnen dabonet a gement tu e oé, get koh voteu ler hag ur hoh tok, dén erbet ne

oé souéhet ; en ol e houlé mat é hoarné rah é argand aveit er ré heur. Kaer en doé klah kuhein é alézonen, n'hellé ket parrat doh er ré e vezé sekouret get hou a vrudein er vad e hré.

En dud hemb relijion e laré : « Nen dé ket perpet és gobér get hou ; mes mat é doh er peur, ha nen dé ket staget doh en argand. Ne vehé ket kavet guel dén eit ou, deustou d'é sé du. »

En eutru Peiramal e zihuennas doh é guréed a vonet d'er groh. Ean memb e laras ne vehé ket oeit, kent gout reih mar oé a berh Doué é té er burhudeu-sé. Aveit kemér hanaüedigeh dé-ba-dé ag er péh e vehé arriùet, ean a laras de dud avizet mat hum gavet étal rehiér Masabiel kel liés guéh ma vehé bet oeit Bernadet d'inou.

— Lauskamb en treu de gerhet, emé ean ; mar dé ret d'emb ni, béléan, hum soursial ag er péh e zigoéh, ne zeliamb ket hum geijein aben kaer get er bobl e rid d'er groh én ul laret kaänenneu. Er péh hun es de hobér bremen e zou chom a kosté, get eun pé a sonnat é spered er bobl er péh e hellehé bout tronperch en diaul, pé a vonet énep d'un dra hag e za marsé a berh Doué. Guel é enta gortoz ha lezel Doué de hobér é lahour.

En eutru Laurans, hag e oé nezé eskob é Tarb, a gavas mat er péh en doé laret er person, hag ean e zihuennas memb doh er véléan ag en eskobti abeh a hum vellein sort erbet, betag gout, ag en treu a Lourd.

Er véléan e sentas doh ou eskob. A pe oé ol en dud ag er vro, saüet èl houlenneu er mor dré un

anelen deit ne boutan ket a-bebañ, é ridek a vostad trema er groh, héleg erbet ne oé bet guélet inou ur huéh hemb kin.

Doué e venné diskoein elsé ne oé ket émesk en dud, mes ihuéloh, é oé ret klask er pen-kauz ag en treu e arrivé é Lourd.

En duchentil e oé ér pen ag er gér a Lourd hum soursié, ind eué, ag en trouz e hré er hurhudeu men rah dré er vro.

En dud e ié de rehiér Masabiel ne oé ket fallanté erbet get hé, ne hrent poén de hañni. Mes kaz e hré d'en duchentil-sé ou guélet é ridek d'inou eit stouein ha laret pedennen.

Penaus parrat doh t'hé a vonnet?

Chetu get petra é ma poéniet er prokulour, er juj a beah, er mér, er homisér hag er réral. Néhanset bras e oé er geh tud-sé. Chonjet ta! Doué pé er Huerhiéz e gredé gobér hurhudeu, hemb goulen get hé, ha hoah én un amzér ma vér ker skoleit, ken abil él hiniû en dé! Ne oé ket léh de lezel en treu de vonet elsé. Ret e oé lakat arrest, a vihañoh, é oé ou dizinouret er vro.

Ne gredent ket anehé e hellé bout guélet na Doué na diaul, na sent na santézed. D'ou chonj, Bernadet ne oé meit ur lorberéz, pé ur verh skoeit d'ur hlinùed benak.

Er finan hag er sontilan eùé ag en duchentil-sé, en ivélan é karg neoah, a pen dé guir ne oé meit komisér, e oé en eutru Dominik Jakomet. Iouank e oé hoah; ur spered luem en doé, ha hañni ne

houié kerklous él d'hou dizolein er goal droieu, ha kavet pen d'el laeron ha d'er fal dud. Hanen e vou hum gemérou er hetan doh Bernadet.

## HUÉVET DÉ

### En Intron e lar de Vernadet pedein aveit er béherion

D'en 21 a huavrér, er sul ketan a goareiz (de laret-é, tri dé arlerh men doé Bernadet grateït d'er lluerhiéz monet d'er groh pemzek dé doh tu), ur hohl vras a dud hum gavé, kent saü-hiaul, dirak er groh, étal er Gav hag ér prad. Bernadet e arriü, hé mam pé hé hoér get hi. Hé zud, en déieu kent, en doé hé héhet hetag Masabiel; ind en doé hé guélet é splannein él un él, ha hremen ind e gredé.

Er hroédur e dréz, hemb gloriusted hag eüé hemb méh, er hoblad tud e oé anont; er ré-men -hum sterd a zéheu hag a gleï eit gobér léh dehi de dremén. Hi, hemb chonjal é oé ol en deulegad arnehi, e ia, él er guéhieu aral, de zeuhlinein ha de bedein a-dal d'er groh.

Un herradig goudé, é huélér hé zal é tonet de vout ligernus hag é turel splandér. Neoah er goed ne saüé ket d'hé fas; hé fas, é léh ruein, e oé milénoh, él p'hi devehé het hoant de semplein

dirak un dra burhudus ; é sellet doh t'hi, hui hou pehe kredet é oé, korv hag inean, én ur vro aral, ihuéloh ha hraȧoh eit er vro men.

Hé géneu a oé hantér digor. Hé deulegad, lan a leùiné, e chomé de sellet doh ur vraȗìté hemh par. En dud aral ne buélent nitra Neoah ne oé meit turel ur sel arnebi eit gout é oé dirak t'hi ur vammen a splandér.

Ol er ré en des guélet Bernardet ér stad-sé, èl ér méz anehi hé unan, en des rah laret n'ou doé hiskoah guélet kement aral. Tra souéhus ! Deustou ma oé ol hé spi get er Huerhiéz, hi e bouié neoah petra e dreméné ón dro debi Elsé, er pilet e oé get bi étré hé dehorn e oé bet lahet er goleu anehou get en aùél ; kentéh hi e asten hé dorn eit er rein d'intaññein d'en hani e oé tostan dehi.

Unan benak e oé é klask touchein get ur vah er blantennig roz gouiù ; bean bi e hra sin dehou lezel é vah.

— Eun em boé, amé hi, ne vehé bet groeit droug d'en Intron.

En eutru Dozous, medesinour, hum gavé nezé étal d'hi ; en dra-men, e laré ean dob t'hou é unan, nen dé ket èl unan klan pé unan fol ; ar vedesinerion ne banaùant ket en dra-men.

Ean e gemér bréh er verbig, honen ne hra ket kaz erhet ; er goed e labouré èl hani en dud iah, na difonnoh na fonnaploh.

— Nen des amen klinùed erbet, e laré en eutru-sé, souéhet bras.

Nezé Bernadet e ia ar hé deuhlin tostoh d'er

groh, rak en Intron en des hum dennet doñnoh én hé hanbrig

Bernedet ne hel hremen hé guélet nameit ag en diabarh ag er groh.

Deulegad er Huerhiéz e sehlant gobér én un taul en dro ag er hed abéh, he nezé hi e sel get truhé doh er verhig stouiet dirak t'hi.

— Petra zou? Petra zou ret gobér? emé er hroèdur enkinet.

— Pedein aveit er héherion, a reskond Mam en ol gristenion.

A huélet er glahar é holein, èl ur gogusen, deulegad er Huerhiéz glorius Veri, er geh vnguléz e gleu hé halon é loskein get er gloéz. En ankin a zou merchet ar hé fas, ha, tré ma telh de sellet doh en Intron, digor kaer hé deuleged, é huélér dareu é tivér ar hé dijot.

Kent pèl el leùiné e splann éndro ar hé fes; rak er Huerhiéz, hé deuleged troeit trema en nean, en doé péchanj guélet, é kalon Doué en Tad, ur vammen e vadeleh hemh som é ticben ar er bed é hanu Jézus dré zehorn en Iliz. Nezé er Huerhiéz, Rouaññéz en Nean, hum dennas én hé ranteleh.

Er splandér e chom ar hé ferh un herradig èl er guéhieu aral; mes kent pèl é has kuit eùé èl ma hum gol ur vrumen sklér én ér ag en emzér.

Fas Bernadet e za éndro a nebedigeu. Hui bou pehé feret é té ag er heraouiz.

En dro debi, en dud e oé souéhet ag er péh ou doé guélet

Épad er mitin, goudé en overen, ha betag er

gospereu, nen des kin konz é Lourd nameit ag un dra hemb kin. Peb hani e lar é chonj.

Lod, eit rein de goupren d'er réral, e gonz èlmen : « En devalenneu ag hur hro, en hiaul hum zisko devéhat. Kuhet é doh emh a getan, én tu doh er sañ-hiaul, get maañcieu er Jèr. Mes deustou ma vé kuhet, ni e huél er splandér anehou ér huh-hiaul, doh tor mañnéieu Basurgér. E vé térenneu en hiaul arnehé, a pen domb ni hoah én tihoèlded ; ha, deustou ne huélamb ket en hiaut ean memb, ni e houi reih hag e lar sur é ma ardran er Jèr. « Basurgér e huél en hiaul, e laramb ni nezé, hag a pe vehemb ni ken ihuél èl d'hou ni er guéléhé eué, » — Elsé é ma aveit Bernadet dirak er groh : a pe seltér doh t'hi, é ma kaer gout, d'er sort ma ligern hé fen, é ma en hiaul é splannein arnehi. Pe vehemb ni ker glan èl d'hi, pe hellshemb èl d'hi hum seuel adrest en treu ag en doar-men, pe ne vehé ket hur péheden étré-zomh hag en hiaul-sé, èl ur mañné hras, ni er guéléhé ni eué, ha nepas hemb kin er spermant anehou. »

Pen dé achuï er gospereu, Bernadet e za ér méz ag en iliz get er réral. Peh unan e sel doh t'hi, e dosta dehi hag hé aters. Er geh verh ne vour ket a gement-sé : hi e reskond é hèr gírieu ha revé er huirioné, ha ne glask meit un dra, trézein er hohl eit monet fonnahl d'er gér.

Abennik, un dén, un dén ag er polis, e za dehi hag e laka é zorn ar hé skoé.

— E hanù er lézen, emé ean, me hourhemen d'oh donet genein.

— Petra fal d'oh? e lar hi.
— Héliet mé ; m'em es karg d'hou kas genein.
— Ha d'émen?
— De di er homisér. Elsé deit bean.

Er bohl, treboulet, e ia arlerh Bernadet ; ti er homisér ne oé ket pèl. Kentéh men dé oeit Bernadet abarh, é ma cherret hag alhuéet en nor ardran hé hein.

Un herradig gondé, hi hum gav direk en eutru Jakomet, er homisér, en bani e laka en ol de grénein. En dén-sé, un dén sontil hras, e gavé get hou hag e laré é vehé bet deit forh és de ben ag er verhig-men.

Ne gredé ket, èl mar a unan ag en duchentil ag er vro, é oé klen er hroèdur; ne gredé ket é oé kollet hé fen dehi.

A dural, ne gredé ket eùé é hellehé Doué pé er Huerhiéz hum ziskoein d'en dud. Aveit hou ean enta, ne oé azé meit geuiér ha tronpereh, ha lakeit en doé én é ben en devehé dré gaer pe dré gri dizoleit er geu-sé ha diskoeit dirak en ol amoèdaj en dud.

En eutru Jakomet en doé groeit a gement m'en doé gellet, aveit gout reh petra e liré Bernedet bamdé hag émen é hé. É chonjal é oé marsé er véléan hé laké d'hohér hé ardeu, ean en doé groeit un énklask eit gout ma nen dé ket de gavet ur héleg benek a Lourd pé ag er parrézieu a ziardro. Lakeit en doé memb unen de sellet én iliz get piu é hé de govésat. Mes er vugalé ag er hatechim nen

dent de govésat meit ur huéh pé diù ér miz, ha tro Bernadet ne oé ket hoah arriù. Kaer en doé bet gobér, n'en doé ket gellet kavet mar hoé ur ré henak é lakat Bernadet de gerhet. « Marsé, emé ean nezé, é ma anehi hé unan é hra en dra-zé. É hamb de huélet. »

## SEIHVET DÉ

Bernadet é ti er homisér

A pe huél Bernardet é arriù, er homisér e daul arnehi é sel luem, én ur lakat neoah én é zeulagad er muian a zoustér ma hel. En dén-sé, ker rust, ker rok é kevér en ol, e hra chér de verh er meliner. Ean a houlen get hi get ur voéh dous :

— Larein e hrér, me merhig, é huéles un latron gaer é groh Masabial : lar d'ein rah er péh e houies.

E ta a larat er honzeu-sé, a pe zigór en nor, hag é huélér é tonet ér ganhr er resèuour tauseu, en autru Estrad, unan ag er penneu bras a Lourd, ha unan ag er ré diskeiñ.

En eutru-sé e oé é chom ér memb ti get er homisér, hag, én ur huélat Bernadet é arriù, ean en doé bet hoant de gleuet er péh hi devehé laret. El er homisér, ean a gredé na oé get Bernadet

meit tronpereh, hag, a pe vezé laret dehou én ur mod aral, ean e heijé é ziskoé get disprizans. Un dén èl hanah n'en doé hiskoah prezet monet d'er groh.

Er verhig, é kleuet petra e houlennér get hi, en des arrestet ar er homisér hé sel ker sklêr ha ker reih, ha hi e zeviz dehou, é parland er vro, ar hé goer, rah er hurhudeu e zou digoéhet get hi a hondé un eih déad benak.

En eutru Jakomet e lak ol é spi d'hé cheleu, hag e zalh atau d'hum ziskoein lan a vadeleh én hé hevér. Sel taul ean e ekriù ar un tam papér e zou dirak t'hou. Er hroèdur e hnél mat en dra-zé, mes ne bra ket kaz. A p'hi des achiùet a gonz, er homisér hum laka d'hé aters, èl a pe vehé bet ean eùé ag er ré gredusan é kevér er Huerhiéz ag er groh, ha men devehé bet plijadur vras é hout rah en treu e zou arriù inou. Ean e houlen get hi hemb ersaù un dra arlerh un al, fonnaplan ma hel, aveit n'hi dou ket amzér de hobér chonjeu ar er péh hi des de reskond, ha ma tei dehi fari ha herlobiein.

Mes ateù Bernadet e reskond reih ha splann. Ne chom ket tam erbet de glask hé girieu : hi e gonz ag er péh hi des guélet é Masabiel, él unan e vehé é tiskoein un dablen e vehé dirak é zeulegad.

Elsé, kaer en des het gohér épad tri hard ér, er homisér n'en dé ket deit de hen a skuéhein spered er verh, nag a hé luiein én hé honzeu. Nezé é hra er chonj d'hobér eah dehi. En un taul ean e gemér un ér rok hag ur voéh kounaret :

— Geuiér e zou genis, e lar ean get nerh ; te abu/ ol en dud, ha mar ne lare: chet er huirioné d'ein, é han de laret d'er jandarmed donet d'ha klah. »

Er beurkeh Bernadet e zou souéhet é huéleter homisér deit éu un taul de vout èl un dén aral. Neoah nen dé ket skontet, èl men doé kredet en eutru Jakomet : hanval é é hes unan henak é rein nerh dehi a ziabarh hag é terhel hé halon é peah.

En ur gonz doh l'hi, er homisér en des saùet én é saù, ha troeit é sel trema en nor, èl aveit rein deh i d'hanaùet n'en des meit ur gir de laret hag é tei er jandarmed aben d'hé has d'er prizon.

— Eutru, e reskond Bernadet get doustér, mes eué get nerh, hui e hel me lakat étré dehorn er jandarmed ; mes ne hellan laret nameit er péh em es laret ; er péh em es laret e zou er huirioné.

— E hamh de huélet en dro-zé, emé en aral.

Er resèuour e chom d'ou sellet hemb laret gir, souéhet é huélet er béh e zou étré er verhig goenn ha guirion, hag un dén gelloudek, sontil, lan a droieu. Più e vou er mestr ? e lar er resèuour doh t'hou é unan.

En eutru Jakomet en des skriùet épad tostik un ér. É zeulegad ar er papér, ean hum laka hoah ur huéh de ster: Bernadet, mes é chenjein rah en treu ha get giriou aral. El er huéh keton, ean e ven me vou reskondet dehou aben kaer ; ne glask meit un dra, hé laket d'hum zislaret én hé reskondeu, ha ne vehé meit én un distér dra, elsé é vehé bet er gouni én tu get hou.

. Kol'e hre é boén, Bernadet ne fori ket ur huéh hemb kin : d'er memb goulen hi e hre perpet er memb reskond. Er homisér e dro hag e zistro a gement tu e zou get é histoérieu ! é me èl ur hi é klah krog get é zent én un tam dir.

— Met, e lar ean en teul devéhen de Vernedet, é hen de skriù hremen a-zevri er péh e hes laret.

Ean e skriù enta d'er fonneplan ar diù pé tèr folen papér, én ur laret a voeh ihuél er péh e skriù. Guéhavé, aveit luiein er verhig, ean e dro er girieu, e laka gouél er Huerhiéz hiroh eit m'hi des lerst ha treuigeu aral elsé. Nitre ne hra. A pe houlen nezé er homisér get hi : « Elsen é, ma ? » Hi e reskond eben hemb krénein : « Nepas, n'em es chet laret en dre-zé ; en dre-men em es laret. »

A deuleu, en eutru Jekomet e zihuen doh t'hi : « Te hes laret en dra-zé ; m'em es ean skriùet a pe oes é konz. Laret e hes en dra-men hag en dre de ver e hani e gér... »

Bernadet e reskond :

« Nepas, n'em es chet konzet ne gellet konz elsé, rek nen dé ket guir. »

Ret é d'er homisér plégein.

Er resèuour e chom hametoh pé bamet é huélet Bernedet ker sonn. Eunus ha koart dirak en dud ne heneùé ket, hi hum zisko nerhus ha kalonek dirak er homisér a-zivout en treu ag er groh. Pen dé ret doug testoni d'er huirioné, hi e reskond hemb krénein.

Es e oé gout neoah, memb nezé, é vehé bet guel get hi chom kuhet : ne oé meit er huirioné hag er

garanté doh en Intron e ré dehi hardéhted.

Er homisér bum laka arré de hobér eah dehi :

— Mar des kin d'er groh, amé ean, 'me hrei te lakat ér prizon.

— Grateit em es d'en Intron monet, e reskond hi, hag open en dra-zé, pe arriù ar hours de vonet, me gleu un dra benak e gonz doh ein ha men doug.

Er bobl e oé ataù é hortoz Bernadet de zonet ér méz. Trouz e oé get hé, hag en trouz-sé e ié ar griùat.

Chetu, én un taul, é huélér un dén é arriù, é trézein er bobl hag é vonet de skoein ar en nor. En eutru Jakomet ne hra ket seblant a gleuet. En dén e sko kriùoh, hag e horos en nor èl pe vehé bet é klask hé zurel a blad.

Er homisér e kounar e za ean memb de zigor.

— Petra fal d'oh ? e lar ean get imur.

— Me merh e fal d'ein! e reskond er melinér Soubirous én ur vonet én ti én despet d'er homisér.

Kredein e hré kavet é verh lorhet, marsé é ouilein dirak er homisér. Doh hé guélet disoursi kaer, ean e gol, ean, en hardéhted en des bet betag nezé ; donet e ra chonj dehou é ma dirak en dén doujetan ag er vro. Ean e denn é vonet a ziar é hen, hag er laka de droein étré é zehorn, èl un dén ne houi petra gohér na laret. Er homisér e huél é hes deit eun d'er melinér. Ean e laka é zorn ar é skoé én ul laret, èl pe garahé vad dehou :




Me zou er Gonsepsion glan.

— Tonton Soubirous, dihoallet, dihoallet, dihoallet. É ma hou merh é vonet én ur fal afér; é ma ar en hent d'er prizon. Er huéh-men ne larein ket nitra; mes dihuennet doh t'hi a vonet kin d'er groh-sé eit lorbein en dud. Mar da kin duhont, é vein hemb truhé; ha nezé gout e ret nen des chet a hoari get er prokulour.

— A pen dé **guir**, eutru Jakomet, é houlennet en dra-zé genein, e reskond er melinér skontel, m'en dihuennou doh t'hi hag hé mam eñé; hag, èl m'hé des perpet sentet doh emb,hui e hel hout sur nen dei ket kin d'er groh.

— Goah arzé aveit oh, mar da: rak ne vou ket doh t'hi hemb kin en hum gemérein, mes doh oh hui eñé, e lar er homisér aveit achiù, én ur ziskoein dehé en nor get é zorn.

A pe za en tad hag er verh ér méz, er bobl e zisko hé leùiné, hag a pen dé oeit Bernadet d'er gér, peb unan e ia eñé d'é du.

Er homisér hag er reséuour ne gredent ket muioh eit érauk é oé guir en hum ziskoé er Huerhiéz ér **groh**; mes n'ou doé ket noah mui er memb chonj a-zivout Bernadet: unan anehé e laré ataû é oé ur geuiardéz; en aral e laré é oé tronpet, mes, aveit tronperéz, ne oé ket.

## EIHVET DÉ

BERNADET E ZOU KASET D'ER GROH

En autru Jakomet nen doé ket gellet donet de ben a luiein Bernadet. Neoah gouniet en doé un dra benak, e gavé get hou, a pen dé guir en doé skontet hé zad ha dré zé kavet krog ar nehé ou deu.

Fransés Soubirous e oé un dén mat, mes ne oé ket un dén drest ordinér. Dirak en dud é karg é oé koart èl ma vé liésan en dud peur; eun ou devé atau a gavet un dro benak get er vistr-sé.

Kredein e hré neoah é oé guir er péh e laré é verh, ha doujein e hré marsé un tammig a zisplij d'en Intron ag er groh; mes ean e zoujé hoah muioh er homisér e huélé ean-memb get é zeulegad.

— Te huél é ma ol en duchentil ag er vro énap d'emb, e lar ean de Vernadet; ha mar des du-zé, te vou boutet ér prizon ha ni genis. Raksé ne faut ket mui monet.

— Me zad, emé Bernadet, pe ian d'er groh, un dra benak e vé nezé ém halon doh men galùein ha men doug de vonet.

— Ne vern, emé en tad, dihuen e hran doh ous a vonet d'er iéh-sé; ne zientei ket doh ein a dra sur aveit er huéh ketan a te vahé.

Er geh verh, dalhet elsé étré er gir reit d'er

Huerhiéz de vonet d'hé havet, ha gourhemen hé zad e dihuenné a vonet kin, e reskondas :

— Me hrei a gement ma hellein aveit parrat a vonet.

Chetu pegen divourabl é achiué er sul-sé e oé bet er pen ketan anehou lan a hloér hag a leñiné.

En trenoz (en dra sé a oé en eil ar nuigent a huavrér), d'er hours ma hum ziskoé er Huerhiéz en déieu aral, er ré e oé é hortoz Bernadet étal er Gav n'ou doé ket hé guélet é tonet. Hé zud, kentéh ma oé saüet en hiaul, en doé hé kaset d'er skol, ha Bernadet en doé sentet, hé halon lan a ankin.

Er léañnézi, én arben ag er labour ou doé ér skol hag én hospital, ha martezé rak men doé en autru person dihuennet doh t'hé, ne oent ket oeit guéh erhet d'er groh. Ind e laras de Vernadet : « Nen dé ket guir é huéles er Huerhiéz ; ur geuiardéz ous pé ur mosandel. »

Unan a nehé e lar memb dehi : « Én amzér santél a goareiz, hoarien en diaul e zou genis, èl de Valardé. »

Tud aral, en dé-sé memb, éeauk pé arlarh er skol, e oé deit de hohér méh dehi, *rak ma oé é klask*, emé-ind, *bout sellet èl ur santés*. Er vugalé ag er skol e hras eüé goap anehi. Temalasioneu ha poén hé doé enta get en oi.

Doué e venné hé aprovein. Arlerh m'en doé, an déieu kent, karget hé halon a leñiné, fautein e hré dehou, én é furnéz, ma vehé bet un herrad amzér diézet, goapeit, anjuliet get ol er ré a oé én dro dehi. Kaletoh oé de Vernadet er poénieu-sé eit

ne vehé bet d'un aral ; rak hetag nezé ne houié ket anehi petra oé er poénieu. Hé inean e oé èl ur fetén deur sklér nen dé ket bet biskoah riboulet.

Ardro kreisté, er vugalé e ié éndro d'er gér de zèbrein méren.

Bernadet, hé halon malet get er gloéz, é chonjal ér péh hi doé grateit d'er Huerhiéz ha, d'un dro, ér péh en doé laret hé zud, e ié elsé get hé hent de gavet er gér, diskonfortet bras ɛ té klob en iliz a soñnein en *Angelus*.

Ha chetu, én un taul, é koéh ar nehi èl dorn unan benak e vehé kuhet doh deulegad mab-dén, hag hé bout ér méz ag en hent, hag hé doug de gavet er groh, hanval doh un délen séh e huélér kaset ha degaset get en aüel. Bernadet n'hel ket miret a gerhet ; é ma èl un dén hum gav ar un hent risklus hag e ia fonnaploh eit nen devehé hoant.

Ha neoah en dorn e bouizé arnehi ne oé na rust na divat : ean hé laké de gerhet grons, mes ne skoé ket, ne hré ket goask. Kriù e oé meurbet, mes peger skan ! dorn ur vam tinér, en des eun a hobér droug d'hé broèdur.

Elsé en Eutru Doué, er mestr bras, en doé ka-vet en tu de jaujein deu dra e ziskoé bout kontrél aveit Bernadet, hag hé lakeit de sentein, d'un dro, doh hé zud ha doh er Huerhiéz. Hi e sentas doh hé zad, pen dé guir nen dé ket d'er groh anehi hé unan ; hag a dural douget get un Él, hi e ié hetag inou él m'hi doé grateit d'er Huerhiéz. Doh ma lénamb é *Buhé er Sent*, en dra-men e zou bet gué-



let liés é arriù get tud santél, èl sant Philip a Néri, santéz Roz a Lima. Kaset int bet eùé mar a huéh én despet dehé.

Kalon glaharet er verhig hum zigoré d'er leüiné, èl ma toste d'er groh, get er chonj é hé hoah de huélet en Intron. « Inou, e lar hi doh t'hi hé unan, me huélou en Intron karet, inou me huélou en hani e garg me halon a eurusted. Goudé er poénieu em es bet, me gavou ur leuiné hemb par; rak en Intron, hi, n'em dilézou ket. »

Un nehed éraak arriù get er groh, en nerh burhudus en des bé douget e za de vout goannoh. Bernadet e gerh nezé difonnoh ha get mui a hoén, ha, just erhoalh, arriù oé er léh ma kleué én hi, er guéhieu aral, un dra henak hag e gonzé doh t'hi get ur voéh tinér hag e bré eüé nerh dehi degerhet.

Hiniù ne gleu nitra. Er huéh-men é ma bet distroeit én un taul ha kaset betag er groh hemb n'hi des bet kleuet én hé halon er voéh tinér-hont doh hé galùein. Diskoeit é bet dehi sentein ha derhel hé gir, nitra kin.

Ur ioh tud e oé bet é hortoz épad er mitin étal rehiér Masabiel. Lod e oé oeit kuit kent kreisté; lod a nehé e oé chomet. Mar a unan, é huélet a ziabel Bernadet é tonet, e zou deit én dro hag e arriù kentéh èl d'hi.

Er hroèdur, èl er guéhieu aral, hum laka ar hé deuhlin hag e lar hé chapelet.

En dud e oé ou deulegad arnehi : éngorto e oent taul ha taul a huélet hé fas é ligernein hag é tiskoein elsé é oé en Intron dirak t'hi.

Un herrad mat e amzér e dremén elsé. Bernadet e bed get ur gred herùidant, nitra ar hé fas ne zisko é ma er Huerhiéz dirak hé deulegad. Er hroèdur e bed en dé-sé hemh bout chelouet. En neen èl en doer hé diléz hag e chom, dirak hé fedenneu hag hé dareu, ker kalet èl er rehiér a Vasabiel e zou a-dal dehi.

Ag en ol poénieu hi des bet de andur a houdé en dé kent, honen é er vrasen, en huerùan aveit hé halonig heur.

Perak n'hum ziskoet ket mui, perak en em dilézet ? e chonj er plahig.

En Intron, é chom kuhet, e seblant bout e du get er ré e zou énep d'er geh verh hag e ra de gredein n'en des nitra guir ér péh e zou digoéhet érauk.

Er bobl, souéhet, e houlen get Bernadet perak n'hi doé ket guélet en Intron en dé-sé.

— Péchanj, e reskond hi, em es groeit un dra benak hag en des displijet dehi.

Ha neoah hé housians ne demal nitra dehi. En hoant hi des de huélet en Intron e gresk muioh mui. Mes gout e hra n'hi des bili erbet arnehi eit gobér dehi hum ziskoein, hag hi e ouil, hé halon saùet trema en nean, hemb chonjal peneus liés mat ouilein e zou pedein

— A-beban é tes té ? e lar hé zad dehi a pe orriù ér gér

Hi e gonz ag er péh e oé digoéhet get hi.

— Te lar é ous bet kaset dré un nerh bras én despet d'ie ?

— Ia, e reskond Bernadet.

— En dra-zé e zeli bout guir, e chonj hé zud, rak hiskoah n'hi des laret geu.

Soubirous e chom de chonjal un herrad amzér, èl pe vehé bet saùet ur hrezél én hou é unan. En taul devéhan ean e seù é hen hag e lar d'é verh :

— A pen dé guir é ma en treu ensé, ne zihuennan ket doh ous a vonet de Vasabiel, groa er péh e garei.

Ur leùiné, ur leùiné vras e splann ar fas Bernadet.

Nag er melinér, nag é voéz ne larent nitra d'ou merh abalamor n'hi des chet guélet en Intron en dé-sé. Martezé, én don ag ou halon, ind e chonjé é oent ind memb keuz de gement-sé, dré ma ou doé dibuennet doh ou merh a sentein doh er Huerhiéz, get eun ag en duchentil é karg.

Er brud hum strèu bean dré er gér nen doé ket er Huerhiéz hum ziskoeit, ha peh hani e lar é gir e zivout en dra-zé.

Lod e laré ne oé ket guir é oé bet guélet betag nezé. Lod aral e chonjé é oé kement-men ur merch open penaus ne oé ket e lorbereh get Bernadet.

En doktored ag ar vro e hoarh a pe glauant konz é ma bet Bernadet kaset betag er groh én despet dehi ; tud ken disket n'ou des meit un dra de laret : « Bout zou chanj arnehi, nen dé ket mat hé fen. »

---

# NAUVET DÉ

En Intron e houlen ma vou saùet ur chapél

Bernadet n'hi des chet sentet doh gourhemen er homisér, ha Souhirous nen zihuen ket mui doh é verh a vonet d'er groh. Jakomet, a pe gleu kement-sé, e hra d'en tad, d'er vam ha d'er verh donet d'er havet, hag e gonz dehé arré a brizon hag a jandarmed.

Ean e hra hoah ur huéh eun dehé ; mes, deustou d'er skont en des, Souhirous nen dé ket mui er memb dén ; ha bamet é en eutru é huélet n'en dé ket mui é zén koart ha sentus èl er huéh ketan.

— Eutru, e lar er melinér, Bernadet n'hi des hiskoah laret geu, ha mar dé Doué, er Huerhiéz, pé ur santéz benak hé galù, n'hellamh ket ni monet énep d'en dra-zé. Petra e hreheh hui, eutru komisér, pe veheh én hur léh? En Eutru Doué hun hastiou, mar ne santamb ket doh t'hou.

— Te lar té memb ne vé ket mui guélet nitra, emé Jakomet d'er hroèdur, ne hes chet mui enta nitra d'hobér inou.

Grateit em es monet épad pemzek dé, e reskond Bernadet.

— En dra-zé e zou sorbienneu, e lar er homisér é kounar, ha m'hou lakei rah ér prizon, mar dalh er verh men de droein pen en dud get hé ardeu.

— Men Doué, e reskond Bernadet, me ia me unan gaer de bedein; ne laran kat de haüni donet; ha mar da kement a dud ar me lerh, nen don ket mé kauz. Larein e hrér é ma er Huerhtéz e huélan, mes mé ne houian ket più é.

Er homisér, duah mat doh en hailleyauded ha doh er fal dud, e chom bamet dirak ur verh èl honen; nen dé ket tam haval doh en dud e zé liésan dirak t'hou, ha n'en des chet gellet, deustou d'en truieu e zou get hou donet de hen anehi.

Neoah ne hel ket kredein é lar er verh er huirioné, chetu peraké laka én é chonj goulen sekour get tud aral.

— Biskoah sotoh tra, e lar ean eit achiù, én ur skoein en doar get é droed.

Ha, diar gement-sé, ean e lausk er Soubirouzed de vonet d'er gér, hag a rid par ma hel de gavet er prokulour, en autru Dutour.

Er prokulour, deustou d'er haz en des doh er relijion, doh « er superstision » èl ma lar ean, ne hel ket kavet, émesk kement a lézenneu a zou bet groeit é Frans a houdé hantér-hant vlé-sou, lézen erhet de gondaünein Bernadet. Honen ne laré de zén erhet monet get hi de Vasabiel, ne geméré ket argand; monet e hré de bedein d'un tachad digor d'en ol, ha lézen erhet ne zihuenné doh t'hi a stouiein ar bé deuhlîn. En ham hum ziskoé dehi ne laré nitra énep d'er gouvernemant; émesk en dud e ridé ar hé lerh duhont ne oé na trouz na droug erhet. Ne oé ket léh enta de gas haüni d'er prizon !

En trenoz vitin, é ma en dud dirak er groh kent eaû-hieuï. Bernadet e dréz er bohl. En dristedigeh hag en ankin e zou etaû, e houdé en dé kent, merchet ar hé fés.

Monet e hra ar henneu hé deuhlin, un dorn ar ur pilet heniget, hag hé chapelet én dorn eral. Ne oé lom aûél erhet, hag en tan ag er holeuen e saû eun d'en nean, mes pas eunnoh eit ne saû peden Bernadet trema er haraouiz, eit laret dehou digor hoah ur huéh ha lezel er Huerhiéz de zichen. En taul-men é ma cheleuet hé feden.

É té er hroèdur e zeuhlinein, e pe huélér hé fas é splanneîn èl pe vé en Intron dirak t'hi.

Rouañnéz er baraouiz e daul er nebi ur sel tinér lan a garanté; hanval oé en hé haré muioh a houdé ma hi doé bet trehilleu abalamor dehi.

Hi, er brasan tra, en huélan, er hriuan émesk en oltreu krouéet; hi, ker braû manen des hraûité erhet haval doh hé honi ha ma laka de vout souéhet er Sent hag en Éled ér baraouiz; hi, merh karet Doué en Tad, Pried er Spered-Santél, Mam en eil Person ag en Drinded, hi e vour é tichen hetag er verhig men, ur verhig peur ha dihouiek.

Hi e hrez hinüù hé galuein dré hé hanû, ha, get er voéh-sé ken dous e laka en Éled ér vrasan leûiné, hi a lar de verh er melinér :

— Bernadet.

— Chetu mé, e reskond Bernadet.

— M'em es un dra de laret doh hui hous unan ; un dra hag hou sel hui hemb kin. Grateit d'ein n'el lareit de zén erbet ar en doar.

— M'er grata doh, emé Bernadet.

Hag er Huerhiéz heniget hum laka de zeviz d'er hroêdur treu ha ne houieemb ni namait marsé ér hed aral. Mes open, Rouañnéz en nean, én ur sellet get plijadur doh er verhig-sé en doé het goask en dé kent abalamor dehi, e ven hum chervij anehi eit rein d'hanaûet d'en dud hé volanté.

— *Ha bremen, me merh*, emé-hi de Vernadet, *kerhet, kerhet de laret d'er véléan é vennan ma vou saûet d'ein un iliz él léh-men.*

Hag èl ma konzé elsé, hé deulegad hag hé dehorn digor e ziskoé en hi devahé skuillet grèseu bras él léh-sé.

Nezé hi e ia kuit, ha fas Bernadet e za éndro, e gol é splandér èl ma hra en doar a pen dé oeit en hiaul de guh.

Er bobl hum dolp én dro dehi. Ol é honient reih mat en hi doé guélet er Huerhiéz. Mes ind e garehé gout petra hi des laret. Peh unan e dosta, par ma hel, d'er hroedur eit kleuet hé honzeu.

— Petra en des hi laret d'oh ? Petra en des laret en Intron ?

Chetu er péh e houlen peb unan.

— Deu dra hi des laret d'ein, emé Bernadet, unan aveid on-mé me unan, hag un aral aveit er véléan ; hag é han aben d'hou havet.

En ur laret er honzeu-sé, hi e hra un hentér tro hag e ia de Lourd ; rak hireh hi des de gas d'er véléan kemen er Huerhiéz.

Bernadet e gav un ansoéh, en dé-sé èl en déieu aral, hout aterset get en dud, rak hi a gred é kleu

hag é huélant er péh e gleu hag e huél hi memb.

— En Intron, e lar hi, e gonz kriù erhoalh eit bout kleuet get en dud, ha mé eué me gonz èl ma konzan doh oh

Kehet ma vezé get er Huerbiéz, é vezé guélet mat hé géneu é voujal mes ne vezé ket kleuet gir erbet.

Pe za Bernadet é kér, hi e gav ar hé hent éleih a dud en doé ridet én hé raug aveit guélet petra hi devehé groeit.

Er hroèdur e zeval dré en hent e dréz er gér a Lourd dré er hreiz; a pen dé arriù ér pen aral, hi e zigor dor ur liorh hag e ia tré kaer d'en ti.

En dud ne gredant ket hé héli pelloh hag e chom ér méz, ar er ru.

En ti-sé e oé ti en eutru person a Lourd. Er verhig peur ha distér e ia d'hum gavet dirak en dén e zalh aveit hi ar en doar léh en Eutru Doué ; hi, en izélan émesk en dud, e zé de gonz dehou a berh Rouannéz en nean hag en doar.

## DEKVET DÉ

### Bernadet e lar d'en eutru Person é houlen en intron un iliz

En eutru Peiramal en doé poén é kredein é huélé Bernadet un dra benak étal rehiér Masabiel. A pen devahé guélet fas ligernns er plahig pe oé

dirak en Intron, ean en devehé merhat kredet; mes nen doé guélet nitra.

Eit gout mar laré Bernadet er huirioné, ean e zigemér er verhig get ur voéh rust, bemb gobér kalz a chér dehi.

Deustou nen doé ket hoah konzet doh Bernadet, ean e bellé neoah hé diforh doh er réral, rak diskoeit e oé bet dehou ar er ru deu pe tri dé kent.

— Ne vehé ket té e vehé meib er melinér Soubirous? e lar ean dehi, a p'hé guél é arriù étal d'hou.

— Ia, mé é, eutru person, e reskond Bernadet.

— Hama, petra e fal d'is? De betra é ous té deit amen? emé er person get ur voéh hag ur min groeit eit bé lakat de gol kalon, a pe ne vehé ket bet er huirioné get hi.

— Eutru person, é tan a herh en Intron hum zisko d'ein ér groh a Vasabiel.

— A! ia! emé er béleg é trohein er gonz dehi, te lar é huéles treu burhudus, ha te taka rah er vro de ridek get te sorbienneu. Petra é en dra-zé? Petra zou arriù genis a houdé un berrad-sou?

Bernadet e zou souéhet ha poéniet é buélet é ma ker rust én hé hevér en eutru person, ean ker mat ha ken dous é kevér en dud ag é barréz, drest ol é kevér er ré heuran hag er ré distéran. Hé halon goasket, hemb eun erbet neoah, hi e zeviz ur huéh open rah er péh hun es laret.

En eutru Peiramal, duah de lén én don ag er galon, e zou bamet doh hé bleuet ha ne hel ket parrat a chonjal peger guir é tiskoé hont hé hon-

zeu. En hé deulegad, ar hé fas, ean e huél peger glan é inéau er hroèdur-sé diforhet get Doué.

Deustou ma oé un dén avizet mat, deustou m'en doé ur volanté sonn èl ur huéen derù, ha ma oé lan a zifians, konzeu er verhig-sé en doé ean skoeit ér galon.

Ne zisko ket neoah de Vernadet en des hé honzeu gouniet arnehou, hag ean e houlen get hi, perpet get er memb boéh rok ha iein :

— Ha ne houies chet hanù en Intron-zé?

— Nann, e reskond Bernadet, n'hi des chet laret d'ein pin é.

— Er ré e gred er péh e lares, emé er béleg, e chonj é ma er Huerhiéz Vari é. Mar lares en hé guéles er groh-sé, hemb nen dé guir, te zéli gout n'hé guélei hiruikin ér bareouiz. É ous te unan doh hé guélet er hed-men, revé ma lares atau; hama, mar deus geuiardéz, ér hed aral er réral hé guélou, ha te vou té pèl a zoh t'hi, én ihuern.

— Ne houian ket mé mar dé er Huerhiéz e huélan, eutru person, e reskond er verhig; me huél en Intron èl ma hou kuélan, hag hi e gonz doh on èl ma hret hui. Ha deit on a hé ferh de laret d'oh é fal dehi ma vou sañet un iliz ar rehiér Masabiel.

Er person e sel doh er plahig e houlen get hou get kement a hardéhted un dra èl haneh, hag é chonjal é vehé bet choéjet ur hroèdur ken distér aveit degas dehou er gemen-sé, ne hel ket miret a hohér ur min-hoarh. Nezé é ta dehou arré er chonj é oé abuzet er plahig en ur féson benak. Hag ean

hé laka de laret hoah dehou penaus ha get pé sort girieu en des konzet en Intron.

— Goudé hi dout laret d'ein un dra ne hellan diskléri de haîni, hi en des konzet doh ein èl-men : « *Ha bremen, kerhet de laret d'er véléan é vennan ma vou sabet un iliz d'ein amen.* »

Er béleg e chom un herradig hemb laret gir. « Kument-sé, e lar ean doh t'hou é unan, e hellehé guéhavé alkent hout guir. » É chonjal en devehé Mam Doué groeit degas dehou ean, keh béleg, ur gemen a hé ferh, é me nébanset hé diézet bras. Hag e pé sel doh er verhig, ean e gav de laret : « Émen é ma er merch e ziskó d'ein é ma guir rah en dra-men ? »

— Mar dé Rouaññez en nean é en Intron-sé, e lar een de Vernadet, é vein és bras a sekour, a gement ma hellein, seùel dehi un iliz. Mes te gonzeu-té nen dint ket èl konzeu en Aviél ; ne huélan ket é vehé ret kredeiu er péh e lares ; ne houian ket più é en Intron-sé ; ha, kent gobér er péhe houlen, é fal d'ein gout mar dé deliet kement-sé dehi. Goulen ente get hi rein d'is ur merch eit diskoein splann é lares er huirioné.

Digor oé er fenestr ; er héleg e huél ér méz, ér liorh, er plantenneu hag er gué, hemb boketeu, hemb deliaù, hag èl hantér varù get er gouian.

— Te lar, emé ean, é hes édan treid en Intron ur blantennig roz gouiu. É omb bremen é miz huevrér. Lar dehi a me ferh, mar fal dehi hé devout un iliz inou, lakat er blenten-zé de vleuein.

Diar er girieu-sé, een hé has kuit. Kent pèl en

ol a houi petra en des laret en autru person.

— Fal zigeméret é bet get hou, e lar en doktored hag en dud skoleit. En eutru person en des hum dennet get éleih a spered. Ag un tu, rè a avisted en des un dén èl haneh aveit kredein sorhienneu sort-sé; ag en tu-ral, ne hel ket monet énep de greden er hobl, hemb ou lakat rah énep dehou. Hemb monet tré kaer énep d'er péh e gred en dud, ean en des goulennet ur merch hag e helléhé hout guélet get en ol. A dra sur, ne hel ket kredein é arriùou er péh e houlen, é vleuou ur blanten langroéz é kreiz er gouian. Mes nitra hanoh eit lakat achimant d'en hoari. Ia, un dén èl haneh e zou spered én é hen.

É konz elsé étré-zé, er homisér, er prokulour hag ou amied e hoarh hag e zisko ur leùmé vras.

— Er hlantennig roz e vleuou, — e lar er ré en des guélet Bernadet dirak er groh.

En ol en doé hirah d'en trenoz eit guélet petra e vehé digoéhet.

Emesk er ré e zisprizé en treu-sé ha n'ou doé ket prezet monet betag Masabiel, mar a unan e laka én ou chonj monet bremen duhont eit hoarhein ar goust er bobl a pe vehé het guélet ne oé ket a virakl.

Bernadet e ias en dé-sé én ur gerhet ar benneu hé deuhlin a-zrebi rihl er Gav betag sol er groh, hed tro ha tro de hemp troèted ha deu-iligent.

Er ré e zou ar hé hent hé bleu reih mat é laret er honzeu-men : « *Penjen ! penjen ! penjen !* »



Un nebed amzér goudé, bi e saû hag e ia éndro de gavet kér.

Neoah er blantennig roz nen des chetbleuet, hé hareu e chom é spign perpet nuah ba dihoarnis bed a hed d'er roh.

Konfians er bobl ne hoanna ket aveit en dra-zé, ha memb émesk en duchentil mar a unan e za de vout tud a fé, é huélet Bernadet er méz anehi hé unan dirak er Huerbiéz.

Unan anehé, er resènour, en hani e zou betker souéhet é kleuet Bernadet é tiviz é ti er bomisér, en des skriûet en dra-men :

« E huélet fas er verhig é ligernein èl ma hré, ol er chonjeu em boé érauk, ol men difians e ias kuit.

« Bernadet, a pe oéér mézanehi hé unan, ne oé ket mui haval doh Bernadet ; baval e oé kentob doh un Él ag er baraouiz. N'hi doé ket mui er memb fas : ur vuhé neûé bi doé, un inean neûé.

« Hé féson d'hum zerbal, de hobér sin er groéz, ne oé ket revé kiz en dud ag er bed-men. Ker splann e oé aveid on é oé er Huerhiéz inou, men dé bet ret d'ein plégein d'er huinoné ha kredein, èl guéharal sant Paul ar en hent de Zamas. »

## UNEKVET DÉ

UR FETÉN E SAÙ ÉR GROH

— Hama, ha guélet e hes en Intron hiniù, ha petra en des hi laret d'is? e houlen person Lourd pe arriù én é di Bernadet, é tonet ag er groh.

— Guélet em es hi, e reskond er hroèdur, ha laret em es dehi : « En eutru person hou ped de « lakat de vleuein er hlantennig langroéz e zou « édan hou treid; rak me honz nen dé ket treu er- « hoalh aveit el lakat de gredein » En Intron en des groeit ur min-hoarh; arlerh hi en des laret d'ein pedein aveit er béherion, ha monet betag en don ag er groh. Nezé, get ur voéh kriù, hi en des laret dré dèr gueh : « *Penijen! penijen! penijen!* » Arlerh hi dout reit d'ein hoah ur segred aveid on mé me unan, hi e ias kuit.

— Ha petra e hes té kavet én don ag er groh?

— M'em es laulet ur sel, pen dé oeit kuit, ha n'em es guélet nameit er roh hag ar en doar un nehed géaut e gresk émesk en huéen.

Er person e chom de chonjal get hou é unan.

— Guel é d'ein gortoz, emé ean.

Deustou d'er ré e oé deit dehé kredein en dé-sé memb, é huélet Bernadet, en dud hemb fé e oé lan a leùiné, rak nen doé kat blenet er hlantennig roz.

— Er bomisér, e larant-ind, en des groeit fal labour, é klask mougein ean memb en treu. Er person a zou bet finoh ; ean en des ind lakait d'hum vougein ind memb.

A pe vezé guélet Bernadet e tremén é kér, en dud bum dolpé én dro dehi.

Mar a unan, èl an eutru Dufo, avokad, unan ag er pennæu bras a Lourd, hag galùas de zonet d'ou zi aveit hé aters, ha ne bellant, ind eùé, cherrein ou deulegad doh er huirioné e splann én hé honzeu.

Pautmat a dud e ias en dé-sé de di Soubirous aveit kleuet Bernadet. Hi e reskondé d'en ol, hemb diskoein fal imur de hañni : hi e sellé él un davér aveit bì doug testoni d'er huirioné.

En dud, é tonet én ti, e huélé én ur horn ag er ganbr ur chapélig goarniset get limajeu, bokéteu, médalieu, hag, ar er lein, limaj er Huerhiéz ; er chapélig-sé, kapennet ker braù, a ziskoé pélen devot e oé en tiegeh-sé, ahendaral ker peur.

Taulet ur sel én dro d'oh, ne buélet a du-ral ér ganbr meit ur gulé distér, un nehed kadoérieu parìù, ur goh taul. En darn muian ag er ré e zé d'inou, en doé truhé doh er geh tud, hag e venné lezel get hé un alézon henak ; er verb hag hé zud e laré grons n'ou dehé kemèret nitra ; ha ne gemerent ket en distéran tra, ne vern pegement e vezé dalhet arnehé.

Un dé, d'anderù noz, é arriù un dén pinuik. Ne oé ket just erhoalh dianvézour erbet én ti meit un amezegéz azéet é korn en tan. En dén-sé e atars

Bernadet perhuéh, ean e glask kleuet pen-der-ben rah er péh e zou arriù get hi hag e zisko kavet er vrasan plijadur doh he cheleu. A pen dé achù, ean e lar dehi en hi des de drugèrèkat en Eutru Doué ag er grèseu kaer hi des het get hou. « Mes, e lar ean, mar doh pinùik a fet grèseu en Eutru Doué, hui e zou peur a fet madeu er bed-men. Truhé em es doh oh. Me zou mé pinùik ; me hellehé bou sekour. » Hag, én ul laret en honseu-sé, ean e laka ar en daul ur ialh lan a béhieu eur.

Bernadet, èl kounaret é huélet kement-sé :

— Eutru, e reskond hi gorh, ne fal ket d'ein a hous argand. Cherret en dra-zé.

Ha hi e vout er ialh ahen d'en eutru.

— Nen dé ket aveid oh, me merh, mes aveit hou tud e zou ér heuranté vrasan, ha n'hellet ket parrat doh ein a ou sekour.

— Na Bernadet na ni, ne vennamb kemér nitra, e reskond en tad bag er vam.

— Peur oh, e zalh ean de laret ; m'em es kemé-ret ag hous amzér, me fal d'ein hou tigol. Marsé é ma dré randou é ne vennet ket ag en eur-men.

— Nepas, eutru ; mes ne fal ket d'emb resèu tra erhet ; kaset ind genoh.

En dén pinùik e gemér é ialh hag e ia kuit.

En trenoz, ur hohl vras a dud e oé tolpet dirak rehier Masahiel kent ma oé arriù Bernadet. En ou mesk hum gavé pautmat ha ne gredent ket hag e oé deit hemb kin de huélet. Un trouz e oé get en dud-sé ; ha chatu, kentéh ma tibouk er verhig,

baññi ne sann mui grik. Ol er hoased, memb er ré ne gredant ket, e daul ou zokeu, mar a unan hum laka ar hou deublin ar un dro get hi.

Émher en Intron hum zisko de Vernadet. Er Huerhiéz e garé er verhig-men. Hi e vennas diskoein dehi muioh a garanté hoah, hag, haval vehé, hé sterdein kriùoh ar hé halon, aveit ma hi devehé gouiet mat devéhatoh, é kreiz trehilleu er bed, é oé perpet Rouañnez en nean doh hé derhel dré en dorn.

— Me merh, emé hi, me ven laret d'oh hoah un dra ha ne zizoleet de zén erbet.

Bernadet, hé halon lan a joé, e cheleu doh er voéh-sé ken dous, ken tinér, en doé guéharal konzet doh Jézus kroëdur é Nazareth hag e hré dehou kement a blijadur.

— Ha hremen, emé er Huerhiéz, goudé hout bet chomet un herradig hemb konz, *kerhet de ivet ha d'hum holhein ér fetén, ha dèbret ag er géaut e gresk étal d'hi.*

Bernadet, pe gleu konz a ur fetén, e sel én dro dehi. Biskoah ne oé bet mammen erbet él léh-sé. Er hroëdur, hemb arsaù a sellet doh er Huerhiéz, e saù enta eit monet de gavet stér er Gav; mes ur gir hag ur sel a berh en Intron e hra dehi chom!

Nen det ket duzé, e lar dehi Mam Doué; n'em es chet laret d'oh ivet deur ag er Gav; kerhet d'er fetén, é ma amen.

Hag, én ur asten hé dorn, hi e zisko dehi get er biz, én tu déheu d'er groh, el léh séh-koru ma hi doé groeit dehi krapein betag z'hou en dé kent.

Bernadet ne huél tapen deur erhet; hi e sent neoah, monet e hra hetag er léh-sé ar hé deuhlin. Arrù inou, ne gov ket hanaù e fetén erbet; toet d'er roh, hemb kin un nebedig géaut ag er sort hanùet *Dorin*.

Bernadet, morsé eit sentein dob ur sin en des groeit dehi er Huerhiéz, pé douget de gement-sé dré er fé biù e zou én hé halon hag e blij kement d'eu Eutru Doué, hum leka de doulein en doar get hé dehornigeu.

En dud e sel doh ti ha ne houiant petra chonjal ag er labour e hra. Lod e hoarh hag e gred mat é me en taul-men kollet hé fen dehi. « Tud goann e fé », e vehé gellet laret dehé, él ma laré hur Salvér d'en Apostoled.

Mes chetui un dra aral ! en dan ag en toul groeit get bizied Bernadet e za de vout mouist; donet e hra deur, ne houiér ket a-beban, de gargein en toulig-zé, bras él ur huéren.

En deur-sé, doh bum geijein get en doar, ne hra de getan nameit un tammig fang. Bernadet, dré dèr guéh, e ie eveit ivet ag en deur vil-sé; mes dré dèr guéh, hi en taul hemb kavet en nerh d'er lonkein. Neoah hi e ven grons sentein doh er Huerhiéz figernus e zon doh hé sellet, hag aben er bedervet guéh hi e za de ben e feahein en donjér hé des, hag e iv en deur.

Arlerh hé dout ivet, hi hum holh get hou, hag e zèbr ur bégad ag er héauten e za doh troed er roh.

Kent pèl, en deur e za ér méz ag er poulig hag hum lake de ridek.

Mes en nedennig deur e zou hoah ker moén, men dé aben ivet rah, a vuzul ma rid, get en doar séh e zou ar hé hent; hag eisé betag en achimant ag en dé, nen des merch erbet ag en deur nemait ur seiennig doar glub e za e nebedigeu de vout hiroh trema er Gav.

A pen des groeit Bernadet ol en treu gourhemennet dehi, er Huerhiéz e doul arnehi ur sel e blijadur, hag e is kuit prestik arlerh.

Er bobl e chom souéhet bras dirak er hurhudsé. Pe saù Bernadet, en ol e rid hetag er groh. Peb unan e fal dehou guélet en toull hi des groeit, souhein é vouched én deur hag ivet ur lommig anehou. En deur nen dé ket de hesk, sel mui ma 'oé kemérat anehou, sel mui é kreské.

## DEUZEKVET DÉ

### Er hetan dén guelleit oet en deur ao er oroh

En dé arleh, er vammen e oé deit de vout krinoh un tammig mat. Ridek e hra bremen tiù èl hiz un dén. Goudé bout krùeit hamdé, aben un herred hi e arsaù a greskein; en deur e zou deit de vout sklér, hag ean e strimp ér méz dré un toul èl bréh un dén. A ziar nezé er vammen e daul

betag kant mil bouteillad bamdé ; hiniù en dé é ma hoah elsé.

D'er pemp arnuigent a huavrér, d'er 1eu vitin, ardro seib ér, é ma het guélet enta get en ol é señsl aveit er huéb ketan er vammen burbudus.

En dé-sé e oé un dé marhad é Tarb, er gér vrasan ag er vro. Er brud e zou kaset d'er gér-sé get en dud hum gavé étal er groh, hag aben en noz en neñdéted e zou strèuet ér pear horn ag er vro hag én ol kérieu a ziardro.

Donet e hra nezé d'er gér a Lourd muioh a dud hoah eit en déieu kent. Ul lod kaer e za d'inou de gousket, aveit bout étal rehiér Masabiel en trenoz de vitin. Lod aral e gerh épad en noz, ha, de holeu dé, de laret é, d'en ér ma arriù muian Bernadet, pemp pé huéh mil a dud hum gav tolpet ar ribl er Gav, ar er motenneu hag ar er rehiér tro-ba-tro.

Pe arriù Bernadet, kement hañni e zou inou e lar a voéh ihuél :

— Chetu er santéz ! Chetu er santéz !

Mar a unan a glask lakat ou dorn ar hé dillad get er chonj é ma santél kement tra e zou ardro er broèdur ker karet get en Eutru Doué.

Én amzér-sé, hout e oé ér gér a Lourd un dén hanaüet get en ol, hag e stléjé a houdé guersou ur vuhé ag er ré poéniusan. Loeiz Bourriet e vezé groeit anebou. Uigent vlé kent é oé digoéhat get hou ur goal daul. Él ma oé é labourat én ur veinglé, étal er gér a Lourd, get é vrér Jojeh, un ten

min en doé lehet étal d'hou er brér-sé ba lusket lemel er vuhé get hou can memh. Er mein strimpet én aùél en doé laket é fas é goal stad bag hantér torhet é lagad déheu. En déieu orlerh ne harzé ket get en droug, ha deit dehou un derhian ker kriù ma oé ret er stagein eit en derhel én é hulé.

Deit é neoah e nebedigeu éndro. Mes er vedesinerion n'ou des chet gellet rein ésaden erbet d'é lagad déheu. Meingléour é èl érauk ; mes ne hel gobér meit a vras é lahour, rak é lagad déheu ne huél mui anehou meit brumennek en treu. A pen dé ret dehou gobér ur labour benak propik, é vé perpet é houlen sekour get er réral.

Ar fallat é ha atau é huéled : é lagad déheu e zou tostik kollet. A pe cher é lagad klei, n'hel ket mui diforh ur huéen doh un dén.

En dud a Lourd en des kasi ol reit un deùéh benak e lahour de Vourriet. Truhé en des peb unan doh t'hou ; deit mat é get er veingléerion aral, he stank ind ér vro-sé.

Er heh dén, é kleuet konz ag er fetén neùé, kavet étal er groh, e lar d'é verh :

— Ké de glask d'ein ag en deur-zé ; mar dé er Huerhiéz é hum ziskoazé, hi e hel guellat d'ein, mar kar.

Un hantér-ér goudé, er verh e zegas d'hé zad, én ur pod, ur banig ag eu deur-zé, mes fangek boah ha keijet get doar, él m'hun es laret.

— Me zad, emé hi, nen dé meit fang.

— Ne vern, e reskond en tad ; hag ean hum lake de bedein ha de holhein é lagad. Kentéh ean

e lausk un taul kri, krénein e hra, diùhar he rah, ker bamet èl m'en dé get er péh e zigoéh get hou. En treu, én dro dehou, e zou deit de vout splann ha groñnet a sklerdér ; un tammig brumen e chom hoah, mes nen dé ket mui ken du na ken tiù èl a houdé uigent vlé ; en hiaul e dréz bremen er vrumen-zé. Bourriet e zalh de hedein, ha de holhein é lagad klan. Er sklerdér e gresk a nebedigeu.

Un dé benak goudé, ean e gav er er merhallé en eutru Dozous, er medesinour en des groeit er é dro épad é glinued ; ridek e hra d'er havet hag ean e lar dehou :

— Guelleit on, emé ean.

— Nen dé ket guir, e reskond en aral ; ne laret ket en dra-zé d'ein. Ne ései ket biskoah d'hou lagad. En treu e ran d'oh nen dint meit aveit distaññein en droug ; ne hellant ket rein er guéled d'oh éndro.

— Nen dé ket hui en des men guelleit, emé er meingléour, er Huerhiéz eg er groh é.

Er medesinour e heij é ziskoé.

— Bernadet, emé ean, e vé a dra sur én ur stad n'hellér ket konpren, rak m'em es hé guélet mé memb. Mes nen dé ket guir é hellehé en deur kavet étal er groh guellat de zrougeu nen des chet a éset dehé.

Én ur laret kement-sé, ean e den ag é sé un tam papér, e skriù arnehou deu pé tri gir, e lake un dorn er lagad klei Bourriat, de laret é ar en hani e zou chomet mat, hag e zisko nezé d'é lagad déheu er péh en des skriùet.

— Mar gellet lén en dra-men, m'hou kredou, emé en doktor.

En dud e zou é valé ar er merhellé en des tosteit hag hum dolpet én dro debé. Nezé, Bourriet e sel, get é lagad déheu, er papér e zou dirak t'hou, e lén hag e lar ehen e voéh ihuél er honzeu-men e zou skriùet ernehou: Bourriet en des ur hlinùed ha nen des chet e ésat dehou, ha hiruikin ne ései.

Er gurun, é koéh étal er medesinour, nen devehé ket ean souéhet goah oveit boéh Bourriet é lén distag el lettrenneigeu moén e oé merchet er er papér.

En eutru Dozous e oé un dén skoleit hras hag e ié tré get é hent. Ean e zisklérias kentéh dirak en ol é oé unon henak gelloudekoh eit en dud en doé guelleit d'en dén-sé.

— N'hellan ket en nahein, emé ean, kementmen e zou ur mirakl, én despet d'ein mé ha d'er vedesinerion arel. Bamet hras on; ret é neoah digor en deulegad d'ur huirioné splann èl en dé.

En eutru Verjéz, e Darb, medesinour en dud e ie de gemér en deur de Varéj, e gonz él en eutru Dozous.

Er hurhud-sé e zou hrudet aben ér gér e Lourd. Bourriet e oé hanauet tostik get en ol; ha, lan a leùné, ean e laré de beb unan er péh e oé digoéhet get hou.

Chetu er hetan mirakl en des groeit en deur a Lourd. Mes éstroh eit Bourriet, doh hum chervij anehou, e oé het guelleit dehé en déeu-sé ér gér memb e Lourd. Mari Deuh, Berneden Soubi, Fa-

hién Baron, dalhet ar ou gulé a houdé pèl amzér get klinùedeu ne oé ket a huellat dehé, én doé saüet én un taul, hag ol é larent a voéh ihuél é oent bet guelleit get en deur a fetén er Huerhiéz.

Dorn Jannet Krasus, kroset hag èl marü a houdé dek vlé kent, hum asten én un taul hag e gav ar vuhé arlerh m'en dé bet souhet én deur-sé.

Kement-sé a vurhudeu en des tinéreit kaloneu en dud; er pedenneu e zou gredusoh én iliz, monet e hra éleih a dud de gañnein kañnenneu dirak er groh eit laret trugèré d'er Huerhiéz.

D'anderù noz, ur vauden meinglëerion, kansortet Loeiz Bourriet, e za d'er groh, hag e doul én dro dehi un hent aveit ma vou ésoh tostat: rak ne oé ket betag nezé hent mat erbet.

Er vammen e strimp bremen get paut mui a nerh eit en dé ketan. Ind e laka dirak en toul, deit de vout digor mat, ur han koed, hag izéloh ind e hra un toul fetén, bras èl ur havel.

En dud e ié hag e zé ataü ar hent er groh; arlerh kuh-hiaul, a pe oé dichennet ar en doar en tihoëlded ag en noz, er groh én un taul e splannas èl ur gohad tan. Er memb choñj e oé deit d'en ol : a gement e oé inou, peur, pinuik, hugalé, goased, merhed, en doé degaset goleu get hé, ha lakeit en tan én hé.

Epad en noz en dén e huélé er goleu-zé é luéhein ar en doar, étal er Gav, èl ma vé er stired, goleu en Entru Doué, é splannein é lein en nean.

Ne oé émesk en dud-sé na héleg, nag eskob, ha dén erhet d'ou has. Ha neoah, tré ma splanné er

groh hag er rehiér tro-ha-tro get er goleu e oé inou, ol er boéhieu e saùse d'un dro trema en nean, hag, é kañnein litanieu er Huerhiéz, e laras mélasion d'er Vam lan a vadelch, dirak en tachad hi doé choéjet, é kreiz er mañnéieu, eit hum ziskoein d'en dud, ha kargein a leùiné kaloneu er gristénion

---

## TRIZEKVET DÉ

IOHEU TUD, É KLEUET ER BURHUDEU A VASABIEL, E IA DE LOURD.

En dé memb ma oé digoéhet kement a dreu, Bernadet e oé bet galùet dirak en tribunal, hag atahinet get en dud a liz, hemb n'ou doé gellet, mui eit er homisér, gobér dehi chanjein ur gir ag er péh hi doé laret betag nezé.

En dé ma oé saùet er vammen, er Huerhiéz nen doé ket laret de Vernadet monet éndro de gavet er véléan; en trenoz, n'hi doé ket hum ziskoeit; elsé Bernadet ne oé ket oeit de di en eutru person a houdé er burhud-sé. Er véléan, deustou de fé gredus er bobl ha d'er péh e gleuant tro-ha-tro dehé, e chom ataù hemb monet d'er groh.

— Gortamb boeh, e larant ind; mar dé ret bout fur én treu ag en doar, é rinkér bout kant guéh furoh a-ziveut en treu ag er bed aral.

Étal er groh, deustou d'er bohl vras e zou inou, dén ne gleu trouz erhet get hé. En dud-sé e hed, e gan, e iv deur ag er fetén.

É huélet kement a dud guelleit, ha ketan rah Loeiz Bourrnet, en dud hemh fé e oé souéhetoh pé souébet. Stank anehé, é buélet kement a vurhudeu, en doé pléget d'er huirioné. Chom e hré ueoah perpet ré ahurtet, èl guéharal éleih a Juifed dirak mirekleu hur Salvér Jézus-Krist.

D'en eilvet dé a viz merh, Bernadet e ia arré de gavet en eutru person hag e lar dehou aveit en eil guéh e berh en Intron ag er groh :

— Hi e ven me vou sauet dehi un iliz, he ma vou groeit prehésioneu él léh-sé.

Ne oé ket mui bremen en treu él er huéh ketan ma oé oeit Bernadet de gonz doh en eutru person. Er fetén e oé het dizoleit, er burhudeu e greské bamdé hag e ziskoé splann é oé azé dorn en Eutru Doué, hag eüé é oé guir er péh e laré Bernadet. Er héleg nen doé mui nitra de houlen get hi aveit kredein ; raksé ean e gredé e greiz kalon. Doh er vad e hré en Intron émesk en dud, ean en des hanauet guir Vem er gristénion, er Huerhiéz glorius Vari.

— Mé ha kred, emé ean de Vernadet ; mes er péh e houlennes genein a berh en Intron n'em sel ket mé me unan ; en dra-zé e sel ketan pen en eutru eskob. Laret em es dehou rah er péh e zou arriù. E han aben d'er havet eit kes dehou er geman-men. Ean hemb kin e hel gobér seüel en iliz.

En eutru person e ia enta betag er gér a Darb, hag e lar d'en eutru eskob en treu burhudus e zou

digoéhet é groh Masabiel hag ér gér a Lourd a houdé tèr suhun.

Konz e bra ag er péh e huél Bernadet, ag er péh elar en Intron, ag er vammen sahet ér groh, ag en dud klan guelleit, ag er leùiné santél e zou é kaloneu er gristénion ag er vro.

En eutru eskob, dén ag er ré furan, e hoarn hoah aveit hou er chonjeu e hra a ziargement-sé. Ean e zihuen ataù doh er véléan a vonet d'er groh; mes ahendaral ean hum gleu get en eutru person a Lourd aveit gout bamdé en doéréieu get tud reih ha guirion.

Er préfet ag en département en doé kleuet konz eué ag en treu a Lourd get er homisér ha gouiet en doéré pen-der-hen; mes en eutru préfet ne chomas ket pèl él en eutru eskob de chonjal petra gobér.

Ne gredé ket muioh eit en doktored ag er vro é hellé Doué gobér mirakleu, ha, hemb monet pelloh, ean e lar é ma ret achiù aben get en amoèdaj a Vasabiel

D'en drivet dé a viz merh, er mér a Lourd, revé er péh e zou bet gourhemennet dehou a berh er préfet, e skriù d'en ofisour e oé mestr nezé é kastel Lourd, aveit laret dehou derhel er soudarded prest de gerhet aben en trenoz. Er souderded e zelié hum gavet get ou armaj ar en hent d'er groh hag én dro d'er groh. Er jandarmed hag ol en dud a bolis e oé galùet aveit er memb tra.

Neoah er brud ag er péh e vezé guélet é Lourd en doé hum strèuet é kement kornad bro e oé troha-tro. A hep tu, hemb arsaù, é té perhinderion

de Lourd ; ar gement hent, ar gement minoten e zihouké é kér é vezé guélet en dud é tonet, ré get kiri, ré ar varh, ré ar droed.

Ne oé ket mui léh dehé é kér de lojein, d'en nivér e oé anehé. En dud e chomé liés hed en noz de hedein dirak er groh, aveit hout en trenoz tostoh de Vernadet.

Er ieu, pearvet dé a viz merh, e oé en dé devéhan ag er pemzek en doé goulennet er Huerhiéz. En dé-sé é tas hoah muioh a dud eit en déieu aral. Kement a oé anehé, ma krapé lod ér gué get eun a vout sterdet. Un nebed soudarded ar varh, deit a Darb hag a Lourd, hum zalhé é kreiz deur er Gav, un tammig pèl doh er hohl. Adrest penneu er soudarded-sé, ihuéloh eit hé, én dén e huélé, ér parkeu, ér pradeu, én henteu, ar er rehiér, doh tor er motenneu, tud a leih, goased, merhed, ré iouank, ré goh, tud pinbik, tuchentil, labourizion doar, mechérerion, èl ma huélér toézad én doareuiér de gours en est.

Bout e oé nezé étal er Gav open uigent mil a dud, ha donet e hré atau réral dré gement hent e oé.

En dro d'er hohl-sé e ridé ag un tu d'un aral get hèr bras er jandarmed hag en dud a holia. Adjoent er mér, er homiser Jakomet hag er prokulour e zou deit éué de huélet ; chomet int ar un tammig moten ne oé ket goal bèl a zoh Masahiel.

A vesk kement a dud é saüé ur vuiohen haval doh trouz er mor hras, ur vuiohen groeit a be-

denneu, a gonzeu, a huchadenneu. En un taul é kleuér a gement tu e oé er memb gir : « Chetu er santéz ! chetu er santéz! » Kaloneu en ol, memb er ré ieinan, e zou tuemmet dehé ; rah en dud e zou digor kaer ou deulegad é sellet doh er memb léh.

Er hautred e zhusk ou zokeu.

Bernadet e za get hé mam ar en hent goarel, én déieu kent, get er veingléerion, hag e zichen didrous kaer betag er hobl tud-sé bavel doh houlenneu er mor.

Er jandarmed e rid betag z'hi hag hum laka de hobér hent dehi dré greiz en dud de vonet betag er groh Er jandarmed hag er soudarded e oé tud a relijion, hag ou féson d'hum zerhel e barras doh lod kaer a hobér trouz en dé-sé. Rak en dud fal e oé éngorto en devehé hat er hobl hum lakeit é kounar é huélet kement a soudarded hag a jandarmed.

Pe dosta Bernadet, é voug kentéb er vuiohen, hag, a p'hum laka ar he deublin, er hobl e stoui ar un dro get hi. Prestik arlerh, ur sklerdéren gaer ag er baraouiz e splann ar hé fas.

Er Huerhiéz, él en déieu aral, en des gourhemennet dehi ivet hag hum holhein ér fetén, ha monet hoah de laret d'er véléan é fauté dehi mo vehé bet saüet un iliz, ha ma vehé bet groeit prebésioneu én hé inour én tachad-sé.

Er hroèdur en des goulennet get hi hé hanù ; en Intron ligernus n'hi des chet reskondet nitra : nen dé ket hoah deit er hours d'er laret d'en dud.

Peut a dud klan neoah a zou bet éscit dehé.

## PEARZEKVET DÉ

### UR MIRAKL SOUÉHUS

En dé-sé bout e oé ur glahar bras én un ti a Lourd, léh ma oé é chom ur gounideg hanùet Iehann Bouhobortz get Kroézin Dukont, é bried.

Én ur havel é huélér astennet ur hroèdur e zeu vlé, klan, maheignet, biskoah nen des kerhet; uzet é get en derhian e zou get hou a houdé men dé gañnet.

É ma é tennein doh er marù. Étal d'hou, é dad, é vam glaharet e zou doh er sellet é verùel. Un amézegéz dehé, Fanchon Gozos, e glaské memb liéneu de hroñnein er horv, én ur gonfortein er geh vam, guellikan ma hellé. Deulegad er hroèdur e oé reh guérennet èl a pe dosta er marù; chomet e oé merù-mik, ne vouljé menbr erbet dehou, ne oé ket mui klevet é tibanalein.

— Marù-é, e lar en tad.

— Ma nen dé ket marù, emé en amézegéz, é ha de verùel. M'amiéz geh, kerhet de oulein de dal en tan éped ma vein mé tuchant doh er lakat ér linsél-men.

Er vam, hanval vehé, ne gleu ket mui nitra; deit a zou ur chonj én hé spered hag en dareu ne ridant ket mui ag hé deulegad.

— Nen dé ket marù anehou, emé hi, er Huerhiéz ag er groh er guellei.

— Berlohiein a hra get en ankin, e lar hé dén. En amézegéz hag ean e glask miret doh t'hi a hobér er péh zou én hé chonj, mes kol a hrant ou foén. Er vam en des tennet er hroèdur a é gavel, hag er roltet én hé dantér.

— E hon de gavet er Huerhiéz, emé-hi, én ur gerhet trema en nor.

— Mes, me bah Kroézin, e lar dehi hé dén, ma nen dé ket hoah marù er hihan, é hes d'er lahein a dra sur.

Kroézin, él ér méz a nehi hé unan, ne cheleu nitra.

— Merùel amen pé merùel duhont, kalz ne vern, emé-hi; lausket mé de vonet de gavet Mam Doué.

Ha hi kuit get hé hroèdur én hé dantér. El m'hi des laret, ridek e hra de gavet er Huerhiéz Vari. A gement hé guél é vonet a hèr dré en hent, én ur laret pedenneu a voéh ihuél, a chonj é ma kollet hé fen dehi.

Tro-ha-tro da hamp ér e oé, ur handad benak a dud hum gavé dirak groh Masahiel. Er vam glaharet, hé béh karet étré hé divréh, e dréz dré greiz er bohl dastumet inou. Pen dé arriù étal er groh, hi e stoui aveit pedein. Arlerh hi dout pedet un herradig, hi e ruz ar hé deuhlin betag er fetén. Er gred hi des e zou merchet ar hé fas, én hé deulegad lan a zareu, én hé guskemant un tammig diganpen él ré unan trevariet d'en ankin.

Chetu hi étal er poul groeit get er veingléerion

d'en deur burhudus. Kri é en amzér, hag en deur iein sklas.

—Petra é hé chonj gobér ? e lar en dud étré z'hé.

Kroézin e denn ag hé dantér korv nuah-pill hé mabig hantér varù ; hi e hra sin er groéz arnehou hag arnehi memh ; ha nezé, hemb perderi, hi e vout én deur rah é gorv nameit é ben. En dud e zou inou, skontet doh hé guélet, e lausk un taul kri hag e hourdrouz get hi.

— Er voéz-sé e zou kollet hé fen dehi, e larér.

Lod e glask hé farrat a lezel hé hroèdur én deur.

— Hui e fal d'oh enta lahein hou kroèdur, emé unan dehi.

Er vam ne hra ket kaz. Hanval e vehé é ma hoar.

Unan henak e laka é zorn arh hé skoé ; hi e saù nezé hé fen én ur zerhel atau hé hihan én deur.

— Lausket mé, lausket mé, e lar hi get ur voéh nerhus ha truhéus. Fal d'ein gohér er péh e hellan. Doué hag er Huerhiéz e hrei en achimant.

Lod e sellé er hroèdur hag e huélé ne oé kin liù arnehou meit a unan marù.

—Marù é, e larant ind, lauskamb er vam d'hohér er péh e garou ; kollet é hé fen dehi get er glahar.

Nepas, er glahar nen des chet lammet hé skiend vat get hi ! er glahar en des hé douget bet er bazen ihuélan ag er fé, ha Doué en des grateit nen devehé ket, ur huéh hemb kin, laret pas d'ur fé sort-sé.

Er geh vam e gred atau é vou cheleuet get er Vam aral e zou én nean. Chetu perak é ma lan a fians, deustou n'hi des étré hé dehorn meit ur horv marù pedostik. Gout e hra, kerklous èl e ré e zou én dro

dehi, ne hel en deur iein-sé anehou é unan nameit lahein hé mab; ha neoah hi e zalh korv er hroèdur én deur-sé ur hard-ér pé open. Er réral e gas trouz hag hé anjuli, mes hé fé ne vihaña ket tam erbet.

Jézuz en doé mélet guéharal fé ur hapitén soudarded; é guirioné, fé er voéz-men e zisko bout hrasoh hoah eit hani en dén-hont.

Korv er hroèdur e chom sten, èl ur horv marù, épad men dé dalhet én deur. Er vam er laka éndro én hé dantér hag e ia herrus d'er gér.

— Nepas, e reskond-hi, nen dé ket marù; er Huerhiéz santél e huellei dehou.

Hag er geh voéz e laka er hroèdur én é gavel.

Un tammig arlerh, er vam e soubl adrest dehou hag e cheleu :

— Nen dé ket marù anehou, e lar hi kentéh, ean e denn é hanal.

En tad e rid hag e cheleu ean eué.

Ia, guir erhoalh e oé, er hroèdurig e denné é hanal; é zeulegad e oé cherret, kouskein e hré huékoh eit nen doé groeit biskoah.

Er vam, hi, ne gouskas ket. Épad en noz ne arsaùé ket a zonet dédal er havel; ne badé kel get er joé é kleuet Justin (en hanù-sé e hrér ag er hroèdur) é tennein kriùoh kriù é hanal.

Dihun e hra Justin ardro goleu dé. Divag ha tret hras é èl éraok ; mes hù er vuhé e zou bremen arnehon : ar é fas hag én é zeulegad, arrestet ar é vam get ur min-hoarh, peb unan e huél splanu merch er vuhé.

Nen doé biskoah kerhet; ean e houlen seùel ha

kerhet dré er ganbr. Kroézin, é vam, ker sonn en hé fé, en dé kent, en des poén é kredein é ma guelleit d'hé hroèdur ha hi et lausk én é gavel, pad en dé. En noz arlerh, ean e gousk hoah guel eit en noz kent

De vitin, en tad hag er vam e ias d'ou labour én-ur lezel én ti Justin én é gavel Pe za er vam én-dro ha ma figar en nor, hi a chom souéhet Burhud na sempl. Justin, én é saù, e zou é valé ag un tu d'en al dré en ti, é lakat é zorn doh er glustreu, é torimellat ar hadoérieu, hag, a pe huél é vam, é ta én ur ridek d'hum durel étré hé divréh. Honen a vok dehou én ur ouilein.

En eutru Peirus, er medesinour en dné groeit ardro er hroèdur épad é glinùed, en des disklériet dirak en ol ne oé medesinour erbet ar en doar é stad d'hobér kement aral. En eutru Verjéz hag en eutru Dozouz, deu vedesinour aral, en des laret èl en eutru Peirus.

## PEMZEKVET DÉ

### EN INTRON E LAR HÉ HANÙ

En dud difé, perpet néhanset bras é huélet er péh e dremené é Lourd, deustou ma hrent goab a gement aé, e glaské nenah en tu de harrat er burhudeu. Ne oé meit tén er gazeteu eit guélet pega-

ment a gez ou doé én ou haloneu doh er relijion.

Epad m'en doé er Huerhiéz hum ziskoeit ér rehiér Masabiel, en amzér e oé bet ker kaer men doé gellet en ol donet hemb diézement betag er groh.

A houdé guersou ne oé ket bet guélet kement e zéieu koer lerh-oh-lerh d'er hours-sé ag er blé.

Mes e zrebi er pemp e viz merh é koéhes un troh erh, hag en amzér kri e vires un herradig doh en dud e zonet d'er groh.

Neoah er hurhudeu e zé de vout stankoh hemdé hag e ziskoé péker gelloudek é er Huerhiéz Vari dirak en Eutru Doué.

A houdé en devéhan ag er pemzek dé merchet dré er Huerhiéz, Bernadet e oé deit mar a huéh d'er groh de bedein, mes èl er réral; ne gleué ket mui én hé holon er voéh en doé hé lakeit liés de vonet betag Masabiel.

Kleuet e hes arré er voéh-sé d'er pemp arnuigent a viz merh, hé kentéh é kemér en hent d'er roh.

— E ha Bernadet d'er groh, e larér en eil d'égilé, doh hé guélet é tremén dré gér. Hag, eben koer, chetu en dud é strimpein ér méz ag nu ziér hag é ridek, e leih en hent, de gavet Masabiel; arriù e hrant kentéh èl er verhig.

En erh e oé téet én toulenneu a houdé deu pé tri dé; mes ean e holé hoah er mañnéieu tro-ha-tro. En amzér e oé spis ha hrau; ne oé guélet én nean kogusen erbet. En hioul e zibouké nezé ar lein er mañnéieu guen kann hag e laké en erh de ligernein.

En dé-sé e oé dé Gouil-Merie é merh: d'en dé-sé

é oé deit guéharal en Arhél Gabriel de gavet er Huerhiéz glan a Nazareth, hag en doé degaset dehi kemen a berh Doué, é oé choéjet eit bout Mam de Salvér er bed.

Epad ma oé en dud é ridek betag er groh, hag én ou mesk er ré e oé bet guelleit dré er Huerhiéz, èl Loeiz Bourriet, en intanvéz Krozat, Blaizet Soupen, Benéden Kazeaux, August Bord ha uigent aral, hur Mam santél en Iliz, strèuet dré er bed abéh, e gañné én hé ofis er honzeu souéhus-men : « *Nezé deulegad er ré dal e zigorou, diskoharn er ré boar e gleuou, en dén kam e saillou ker skan èl er harù, rak ur vammen en des saìet él léh distro, ha rak men des ridet en deur bras èl léhieu diamén.* »

E té Bernadet a hum lakat ar hé deublin, ha chetu aben kaer dirak z'hi en Intron hi des guélet ker liés érauk. Èl er guéhien aral, én dro dehi é splann ur sklerdéren ligernus ag er ré gaeran, ag er ré dousan, ha nen dé ket haval doh splandér erbet ag er vro-men. Er gouél e zou ar hé fen hag er vroh e zou én dro dehi e zou ataù guen èl en erh ; en niù vokèten roz e vleu ar hé zreid en des liu milén en nean a pe saù en hiaul ; hé grouiz e zou ataù glas èl en amzér.

Bernadet, ér méz anehi hé unan, en des ankoéheit en doar é sellet doh er vraùité-sé e zou dirak hé deulegad.

— O Intron, emé hi, hou peet er vadeleh de laret d'ein più oh ha pé hanu e hues hui.

D'er honzeu-sé, Rouañnéz en nean hag en doar e bra ur guen boarh ha ne reskond nitra.

D'en ér-zé ag en dé, en Iliz katolik e gañné hoah er pedenneu-men én hé ofis : « *O Guerhiéz santél ha glan, pé mélasioneu e hellehen mé rein d'oh ? É guirioné, ne houian ket, rak douget e hues étré hou izgosté en Hani e zou brasoh aveit en nean.* »

Bernadet ne gleu ket boéh hur Mam santél en Iliz e laret en treu kaer-sé.

É huélet n'hi des bet reskond erhet, hi e houlen hoah :

— O Intron, hou peet er vadeleh de laret d'ein più oh hui, ha pé hanù e hrér ahanoh.

Er Huerhiéz e za de vout ligernusoh èl a pe vehé het kresket hé lelüiné ; mes ne reskond hoah gir. Hag en Iliz, ér bed abéh, e gandalh de bedein ha de laret én hé fedenneu : « *Rantet gloér d'ein, hui hag e gar Doué, rak a pe oen hoah kroèdurig, en Doué ol gelloudek en des me haret ; ha me zou det de vout Mam de Zoué. En dud, a rumad de rumad, men galuou eurus, rak m'en des en Eutru Doué taulet ur sel ar é vateh dister : ha deit on de vout Mam de Zoué.* »

Bernadet e houlen aveit en dervet guéh :

— O Intron, hou peet er vadeleh de laret d'ein più oh, ha pé hanù e hrér ahanoh.

Er Huerhiéz e za de vout brañoh pé hroü, mes ne sann ataù grik erbet.

Hur Mam santél en Iliz e gañné nezé én ur laret just erhoalh hanù en Intron : « *Mé hou salud, Mari, lan a hrès. En Eutru Doué e zou genoh, hui e zou beniget drest en ol groagé.* »

Bernadet e lar hoah ur huéh :

— O Intron, hou peet er vadelsh de laret d'ein più oh, ha pé hanù e hrér ahanoh.

Er Huerhiéz e oé hé dehorn get hi unan doh en al get er brasan gred hag hé fas ér gloér, ér leùiné, én eurusted, hé deulegad é sellet merhat doh en Drinded santél.

Pan des er hroèdur konzet eit er huéh davéhan, en Intron e zistag hé dehorn unan a zoh en aral, e laka er chapelet e zou étré hé bizied de risklein ar bé bréh déheu. Ha nezé hi e zigor hé divréh, ou deval trema en doar, ha kentéh arlerh ou saù aban d'er hlué hag ou laka arré unan doh en at ; ha nezé, hé deulegad trema en nean, hi a lausk de goeh a hé géneu er honzeu-men : *Me zou er Gonsepsion glan.*

Kentéh ma hi des laret kament-sé, er Huerhiéz e ia kuit, hag er hroèdur hum gav, èl er réral, dirak ur roh nuah. Etal d'hi deur er fetén burhudus e rid ataù hag a son én ur goéh ér poul e zou bet groeit d'er goarn.

Er Huerhiéz en doé vennet, en dé-sé, testoniein dré hé honzeu ha dré hé mirakleu er huirioné disklériet pear blé kent d'er bed abéh get hun Tad santél er Pab Pi IX. Er Pab en doé laret : « *Er Huerhiéz e zou bet konsèuet glan a bep kousiadur.* » Hag é té er Huerhiéz a laret : « *Me zou er Gonsepsion glan.* »

Bernadet e gleué aveit er huéh ketan er honzeusé, *er Gonsepsion glan*, bag, èl ma n'ou honprené ket, hi e hré guellan ma hellé, a pe oé é tonet éndro de Lourd, aveit ou derhel én hé spared. Get eun

a ou ankoéhat, hi e laré pen-der-ben d'en hent : *Er Gonsepsion glan, er Gonsepsion glan !* Rak fautein e hré debi kas d'en eutru person guir gonzeu er Huerhiéz, aveit ma vehé bet sañet en iliz.

## HUÉHZEKVET DÉ

### Mirakl er pilet

Er homisér en doé skriüet d'ar préfet, en eutru Masi, a zivout eu treu a Lourd ; er préfet, d'é dro, en doé skriüet d'er ministr é Paris. Er ministr, en eutru Roulaud, e oé, èl er préfet hag er homisér, un dén ha ne gredé ket tam erhet ér mirakleu.

Éraük memb gobér énklask erbet aveit gout er huirioné, ean e skriüas d'er préfet é oé mal bras arrest en treu. É rein er hourhemen-sé, emé ean, na glaskan nitra kin meit dihuen er relijion ha parrat doh en dud a fari.

« Dén erhet, e laré ean, dén ne hel «eüel ur chapél e vehé ait chom digor d'en ol, nameit arlerh hout groeit ur goulen ha reséuet ur reskond mat get en eskob ha get er ré e zou ér pen ag er vro. Elsé, léh e vehé de cherrein a vremen groh Masabiel deit de vout ur chapél, ha da barrat doh en dud a vonet dahi. Mes péchanj é vehé béh a pe vehé groeit en dra-zé aben kaer. Ret é enta de

getan dihuen doh Bernadet Souhirous a vonet de Vasahiel. A nehedigeu en dud oral e gollou er chonj ag er groh, ha hui e hret guellan ma helleet eit ou disodein de vonet d'inou.

« Hum gleuet aveit kement-sé get en dud e Iliz. Konzet de getan pen d'en eutru eskob a Darb ha laret dehou é kavan nen dé ket mat lezel en treu de vonet elsé ; rak en dra men nen dé mat meit de dennein ar er relijion anjulieu ha goaperah hé anemized. »

Gondé en dout resèuet el lihér-sé, er préfet e ia de gavet en eutru eskob eveit er pedein de zihuen doh Bernadet a vonet mui d'er groh. Ean e glask el lakat de gredein é oé un dra vat kement-sé aveit er relijion : e vihannoh, éleih a dud en devehé het pelleit doh ti.

Er préfet e oé fin ha sontil. En eskob ne oé ket diaviz naket. Guelet e hra kentéh petra en des d'hohér : na sentein doh er gouvernamant ne monet rè énep dehou.

En eutru eskob ne faut ket dehou dihuen grons doh Bernadet a vonet d'er groh, ne gav ket get hou é hel gohér en dra-zé. Mes ean e hra kas dehi dré en eutru person a Lourd en aviz de chom ér gér, muian ma hellou, get eun ne vehé droug get er gouvernamant he ne sauhé héh ar er relijion.

Arriù e hres sul Vask. Deustou d'er péh e laré er ministr, er fé ne oé ket goanneit ér vro ; éleih a dud e zistroé trema Doué hag hum dolpé én dro d'er hadoérieu a hénijen ; er leeron e zakoré er péh ou doé kemérat ; er fal gizieu, er fal skuirieu

e oé oeit kuit ; er bobl kristén e dosté a vostad d'en Daul santél.

D'er merhér arlerh sul Vask, er seih a imbrill, de laret-é deu zé arlerh ma oé oeit er préfet de gavet en eskoh, Mam Doué e gonz hoah doh Bernadet ; hag er broèdur, béliet d'ur vanden tud, e hra hé ferhinded. Er baraouiz en des hum zigoret hag é ma arré er Huerbiéz dirak t'hi.

En dé-sé, dirak en ol, é arriùas un dra souéhus. Er pilet koér deit get Bernadet pé reit debi ar er léh e oé bras ha ponnér ; hi er lousk de hoz ar en doar hag e zalh er pen moénan étré hé dehorn kroézet.

Ér méz anehi hé unan, dirak braùité hemb par er Huerbiéz, hi e saù hé dehorn un tammig ibuéloh, hag on laka, hemh chonjal, é kreiz er goleu : er flamm e dremén étré hé bizied, ha guélet e vé é seuel adrest hé.

Bernadet neoah e chomé hemb houljal, èl béet én hé leùiné, hemb turel mé d'er péh e laké en ol bamet étal d'hi. En eutru Dozous, medesinour, en doé ag en taul ketan tennet é vontr : er burhud e badas open ur hard-ér.

Ha chetu, én un taul, eit Bernadet ha krénet un tammig ; hé fas e za de vout èl bani er réral ; er Huerbiéz en des hum dennet én nean, hag er hroèdur ne huél meit er péh e huél en ol. Krogein e hrèr én hé dehorn ; nen dint losket é nep tu.

Kaer e oé gout é oé kement-sé ur mirakl Unan ag er ré e oé ar el léh a vennas neoah bout suroh

ag er hurhud; hag, arlerh ma oé oeit er Huerhiéz kuit, ean e dostas er pilet intañnet de vized Bernadet, hemb gout dehi.

— Eutru, a lar hi kentéh, doh hum denn ardran, hui e losk men dorn.

Er mirakl-sé a zou hoab hremen hanùet get en dud ag er vro *Mirakl er pilet.*

Achiu oé pèl kent er pemzek dé grateit. Dén ne houié é vehé oeit Bernadet d'er groh en dé-sé, hag elkent é oé tud inou a leih, un dek mil henak. Nen des get hé na droug, na trouz erbet. Ne vezé kleuet meit litanieu, pedenneu ha kaññenneu. Ne oé nitra kin de verchein ar bapérieu er homisér ha ré er jendarmed.

### Er groh e zou kanpennet

Tud a Lourd, mechérerion, en des ledañneit en hent e zou het merchet tèr suhun kent dré er vénglérion. Ret é het dehé labourat get pendr eit trohein er roh é mar a léh.

Ind e zou deit elsé de ben a bobér un hent frank hag éa aveit monet hetag er groh. En dud vat-sé e hré er lahour-men de guh hiaul, pe vezent arriù ér gér ag ou deùéh. Ind e gavé ur blijadur, arlerh un deùéh poénius, lahourat un tammig aveit en Eutru Doué hag er Huerhiéz.

Hag a pe vezé goulennet get hé : « Più hou péou ? — Er Huerhiéz », emé ind.

Kent monet kuit, ind e zichenné ol hetag er groh hag e laré inou ou feden de noz. É pedein elsé ér

méz, dirak er meñnéieu ihuél, édan en neen stirennek, ind e hré d'en dén chonjal ér grechénion ketan.

Er groh e zé hamdé de vout kaeroh pé kaer; betag nezé ne vezé lakeit abarh meit pileteu én inour d'er Huerbiéz, d'er hours-sé é oé bet degaset bokèteu, limajeu, proveu. Er vechérerion e hras un tammig balustr aveit goerantein ol en treu-sé.

Mar a unen ag er ré an doé bet ur grès benak get en Intron-Varia a Lourd e zegasé d'er groh ou hroézig eur get hé ranjen, hag ou lauské inou hemb eun ag ou hol.

El me oé déjà akord rah en dud de laret é oé ret sentein doh er Huerhiéz ha seüel un iliz, lod e daulé argend ér grob. Kent pèl é oé het inou ur mil skouid benak, ha chom e hrent azé noz ha dé hemb bout goarnet doh el laeron, nemeit get en doujans en doé en ol eit er léh-sé; ha neoah ne oé ket pèl kent é oé het laeret ilizieu tro-he-tro.

Nen dé ket treu erhoalh laret nen doé ket hum gavet laer erbet eit skrapein er péh e oé bet lakeit ér groh; ér hornad bro abéh, épad en amzér ma hum ziskoas er Huerhiéz, de laret-é épad huéh miz, ne oé bet groeit torfet erbet. Biskoah ne oé bet guélet kement aral ér vro. Pautmet a dud e daulas mé de gement-sé hag e oé het souébet. Perak bout souéhet? Rouañnéz en nean en doé treménet él léh-sé, hag, èl hé Mab, hi en doé treménat é hobér ar vad, de laret é é skuill grèsau hag é pellat en droug hag er péhed.

## SEITEKVET DÉ

ER PREFET E GLASK PARRAT ER BURHUDEU A LOURD

Neoah er prefet e laké ataû ol é spi de gavet pen d'en treu a Lourd, mes én ur lezel en Eutru Doué a kosté.

Gourhemennet en doé d'er prokulour ha d'er bomisér atersein hoah ur huéh Bernadet; mes kaer en doé bet en neu zén-men gober, n'ou doé ket gellet hé luiein na kavet lorbereb erbet get bi.

Er prefet, can, arlerh en dout troeit ha distroeit ur ioh chonjeu én é spered, e gavé get hou é vehé bet deit de hen anehi. Petra gobér? Kas medesinerion d'hé guélet, ha, doh er papér groeit get er vedesinerion, hé lakat folléz hag hé has, nepas d'er prizon, mes d'un hospital avet er ré fol. Revé unan a lézenneu er vro, é oé léh de hobér elsé.

Pe gleu enta er prefet en des er Huerhiéz hum ziskoeit arré de Vernadet ha laret hé hanû dehi, aben ean e gas deu vedesinour de di er melinér Soubirous.

A Lourd e oent ou deu; unan anehé e oé un ami bras d'er prokulour. A houdé tér suhun ne skuéhent ket é nahein er burhudeu groeit é Masabiel.

En neu entru e sel a dost pen Bernadet. Ne gavant merch erbet é vehé folléz. Ahendaral ol

hé reskondeu e zou lan a avisted. Iah mat é tisko bout a gorv hag a spered.

En neu vedesinour, deustou d'er fal greden ou des, ne fal ket dehé neoah laret geu hag ind e verch ar ou faper en ou des kavet Bernadet iah mat a fet er horv. « Neoah, emé-ind, èl malar dalhéh er memb tra, martezé é hellehé bout skoeit un tammig én hé spered. »

Er prefet ne houlenné ket nitra kin hag ean e lakas nezé én é ben kas Bernadet de getan d'en hospital a Darh, hag arlerh d'un ti groeit eit digemér er ré fol.

Mes ne oé ket erhoalh cherrein merh Soubirous ; ret e oé open gohér un dra benak d'er groh : lemel er proveu hag en tren e oé het lakeit abarh dré er herhinderion.

Mar en devehé het en dud hoant d'hum glem ha de barrat a lemel en treu-zé, soudarded ar varh e vehé bet galuet a Darh eit donet de hen anché.

D'er pear a viz mé, é tas er prefet de Lourd eit er « vizit », de laret é eit guélet en dud iouank ag er hanton en doé tennet d'er soudarded. En dé-sé, dirak ol er méred a ziardro, ean e hras é hourhemen a-zivout Bernadet hag a-zivout er groh : er verh e zelié bont kaset de Darh èl unan klan ; er groh e zelié bout dijabet, ha skarhet rah en treue zou én hi.

Er mér a Lourd hag er homisér en doé karg d'hohér er péh e hourhemenné er prefet.

Er mér a Lourd nen devoé hetag nezé sañnet grik erbet a zivout er péh e oé treménet ér gér-sé ; ha krénein e hré é chonjal ér péh e hellehé arriù get

hou pé a berh Doué pé a berh er bobl, mar en devehé bet sentet doh er prefet; ne houié rè petra gobér.

Laret zon het dehou erhoalh é vehé het deit soudarded, mar behé het rekis, aveit gohér eun d'en dud, mes en dra-zé memh a hra néhans dehou; ag en tu ral, a pe zehé Doué d'er hastiein!... Ean en devehé karet plijein ar un dro ha de Zoné ha d'en dud. Penaus gobér ?

Monet e hra de gavet er prokulour, hag ou deu é hant de di en eutru person a Lourd eit rein hanañedigeh dehou a hourhemen er prefet. Ind e lar dehou é ma el lézen a du get er prefet.

É kleuet en dra-zé, en eutru Peiramal ne hel ket parrat a reskond :

— Mes er verh-sé, emé ean, é zon direbreeh kaer. Hui er goui reih mat, hui, eutru prokulour; rak ne hues chet gellet kavet en tu d'hé lakat ér prizon, deuston ma hues hé aterset hag atahinet erhoalh. Hui e houi ne vehé ket kavet barnour erbet é Frans aveit hé hondaññein.

— Chetu perak, e reskond er prokulour, nen dé ket er jandarmed e grog én hi. Er prefet, é unan, diar er péh en des laret dehou medesinerion, e hra hé cherrein él unan e zou kollet hé fen dehi. En dra-zé ne hrei droug erbet d'er relijion.

— En dra-zé e zou monet énep d'er relijion, é sigur señel a du get hi. Ma ne ven nag en eutru eskob nag er véléan laret hoah ou gir diar en treu ag er groh, ind e houi neoah a vremen é ma Bernadet iah mat a spered ha nen dé ket geuiardéz.

Perak hou teu vedesinour hui e vehent ind fu-

roh eit gout hi des kollet hé fen aveit rah en dud en des konzet doh t'hi, hag e zou het ol souéhet é huélet kement a reihted én ur verh ken dihouiek? Nann, er prefet ne hel ket a du erhet gobér lakat dorn arnehi.

— É ma er lézen get hou, emé er prokulour.

— Lézen Doué nen dé ket. Me zou mé béleg ha person Lourd, me mechér é gobér vad d'en ol, ha drest ol d'er ré distér.

A pe huélehen un glean, ur glean én é zorn, doh hum gemér doh ur hroèdur, me zihuennehé er hroèdur-sé, nag é vehé ret d'ein kol mem buhé: rak me houi petra é devér er bugul mat.

Hama, cheleuet erhat, me hrei er memes tra, nag é vehé én dén-sé ur prefet, nag é vehé get hou, é kiz ur glean, ur fal lézen benak. Kerhet de larèt d'en eutru Masi kas é jandarmed pe garou: ind me havou é toul dor er melinér Soubirous, hag é vou ret dehé tremén diar me horv, me flastrein édan ou zreid, kent arriù get er verhig-sé.

— Neoah...

— Nen des chet a neoah; groeit er péh e gareet ahendaral; klasket er huirioné guellan ma helleet; mes mar vennet gobér poén d'en dud a féson, m'el lar d'oh hoad ur huéh, érauk touchein doh en distéran kristen a me farréz, én hon-mé ketan é vou ret doh krogein.

Én ur laret er honzeu-sé, er béleg en doé sauet én é saù. En eutru Peiramal e oé ur pikol dén ha kriù. Hag épad ma konzé, en dén e huélé doh é gonz, doh é sel, é oé arnehou gobér èl ma laré.

Er prokulour hag er mér e chom hamet : ne saṅnant grik erhet.

Ne oé ket mui dohér a chonjal skrapein Bernadet hemb gout d'er person ; rak a ziar nezé hanen en doé perpet é zeulegad digor. Hag opén, er mér, èl ma oé kristén, nen doé ket tam hoant de hobér er péh e oé goulennet get hou, get eun èlkent ag en Eutru Doué.

Ean e gas kemen d'er prefet ag er péh en doé laret er person : « Mar bé kroget é Bernadet, e lar ean, er bobl e hellehé hum seuel énep de dud er gouvernemant. Aveit-on mé, emé ean, é chonjal ér péh en des laret en eutru person hag ér péh e helleheé arriù, ne vennan ket gobér er péh e houlennet ; guel é genein hum denn a garg. Mar dé hou chonj monet betag er pen, hui e hrei, mar karet, hui memb gourhemen d'er jandarmed de lakat dorn ar Bernadet. »

Épad en amzér-sé, en eutru Jakomet, é zillad komisér ar é gein, hum aléjé de vonet d'er groh eit gohér er péh en doé laret er prefet.

## TRIHUÉHVET DÉ

### Er homisér ér groh

Neoah er hrud en doé hum strèuet dré gér é telié bout lammet ag er groh er proveu lakeit inou aveit inourein er Huerhiéz.

En ol e gavé un eah kleuet konz é vehé het groeit en dra-zé.

Er Huerhiéz, e laré peh unan, en des bet er vadeleh de zichen én hur mesk, he d'hobér miraklеu dirak omb; ha chetu peneus é vé digeméret! Chetu treu erhoalh eit tennein arnomb kouner en Eutru Doué!

En dud ieinan e hoalimnré, ha tuemmet e hré muioh mui er penneu. En eutru person hag é guréed en doé groeit guellan m'ou doé gellet eit distañnein er bobl.

— Chomet é peah, e laré er véléan. Sentet doh er lézen. Mar dé er Huerhiéz e zou én treu-sé, hi ou lakei de droein de vad. Mar det ha kas trouz, hui e ziskoei ne hues chet konfians én hi, hag é kredet ne hel ket enehi hé unan gobér er péh e gar. Sellet er vartired; hag ind ou des arbennet doh en enpeleured paien? Dré ou fasianted ind en desgounet tré.

Mes é oé en tan ér penneu, he herüein e hré er goed ér goahied; heñni ne hellé gout er péh e vehé arriùet.

Er proveu hag en ol treu lakeit dré en dud ér groh, d'en nivér e oé enehé, ne oé ket léh d'ou digas é kér hemh kevet ur har. Er homisér e ias de boulen ronsed hag ur har get en hani e hré er chervij ag er post.

— Ne ran ket me ronsed eveit ur labour èl haneh, e reskond en eutru ag er post. Me ronsed e zou eveit kas el lihérieu, ha pas eveit treu elsé. Kaset mé, mar keret, dirak er juj, ataù hremen ne rein ket me ronsed.

Er homisér a glaskas é léh aral. É pep hostaleri, é pep ti a Lourd, ean e resèuas er memb reskond.

En dud a gér e huélé en eutru Jakomet é vonet ag un ti d'en aral, hag en digemér é oé groeit dehou é pep léh. Hanen e gleué en dud é hobér trouz, é hoarhein, é laret konzeu goapus pé ré luem. Ean a houié reih é oé deulegad en ol arnehou épad ma oé é ridek elsé dré er gér.

Kaer en doé het kreskein muioh-mui er som argand, ha kenig betag dek skoud aveit ur pennad-hent ne vezé ket rinket ur hard-ér d'er gobér, er ré peurran en doé laret pas.

Ur huéh benak é ta dehou kavet é ti ur go ur verh hag e hrast dehou aveit dek skouid er har hag er jau e glaské.

Er homisér e gemér en hent d'er groh, hag ar é lerh en dud a bolis én ur gas er har. Ur hobl vras a dud ou hélié, hemb laret gir, ou haloneu néhanset ha kounaret ; bout e oé gurunaj ér speredeu.

Un tammig kent arriù get rehiér Masabiel, er har e oé het rat dehou ehom inou ; n'hallé ket monet tré.

Bout e oé ér groh pileteu koér é loskein, ar hantulérien groñnet a van hag a voketeu, kroézieu, statuieu d'er Huerhiéz, taulennau santél, chapeléteu, bizeuiér eur ha ré argand, ha paut aral a dreu kaer taulet ar en doar pé lakeit én toulen ag er roh.

Kant ha kant hoket a oé bet degaset d'inou hag e daulé tro-ha-tro ur frond huek.

Péhiau eur hag argand e ligerné é diù hanér auzill hag eué ar en doar; hout e oé anehé tro-ha-tro de vil skouid, ketan donézon en dud eit seùel un iliz én inour d'er Huerhiéz Vari; laer erbet n'en doé kredet krog én hé, deustou ma choment inou noz ha dé.

Er homisér e dremén adrest er balustr koed groeit get er hounidizion e Lourd, hag e fard ér groh. Néhanset hras e oe en dén. Etal d'hou é dud ag er polis. Pelloh er hohl é sellet doh t'hou, hemh larel gir arbet, blaoah pé ken didrous, èl er mor hras érauk un taul harnan.

Er homisér e gemér de getan en argand; chetu ean nezé é lahein argoleu unan erlerh en al, é taslum er chapeleteu, er hroézieu; ean ou ra d'er sarjanted e zou get hou eit ou has d'er har. En dudmen ou hemér hag ou doug d'er har get truhé ha doujans, hag e zisko bout chifet diarhen er péh e zou reit dehé de hohér.

En eutru Jakomet e laké amzér d'hohér é lahour, rak ma oé chomet er har un tammig ardran er hohl. — Ean e glaskas lakat ur pautrig a oé tost dehou da sekour get hou.

— Sel, a lar ean dehou, kemér en daulen-men, ha kas hi d'er har.

Er hroèdur e astenné é zorn eit kemér en daulen, pe lar dehou ur pautrig aral :

— Petra e ies té d'hohér? En Eutru Doué ha kavou!

Er pautr, skontét, e denn ardran, hag er homisér ne hellaa mui gohér dehou tostat.

Arlerh é arriùas tro er boketeu. Er homisér e grogas ér hatan anehé, hag, él pe vehé bet un dra a get, é hé aveit en turel én deur. Aben é saù a vesk er bohl un huchaden hag e ra dehou hum avizal. Ean e huél en des de zihoal ma ne ven lakat en dud de gol pasianted. Er hoketeu e zou enta, èl en treu aral, kaset d'er har.

Un nebed goudé, ur statu hihan d'er Huerhiéz e dor étré é zehorn : chetu er bohl é hoari arré hag er homisér é krénein.

Arlerh en dout tennet ag er groh ol en treu e oé aharh, é fallas eùé d'er homisér lemel er balustr koed. Ne oé ket hohal erhet get hou. Monet e hra de houlen unan get tud e oé é trohein koed étal mehn en eutru Laffit ; rah é refuzant, nameit unan anehé e labouré a kosté hag er lausk de gemér é hani. Chetu er homisér deit éndro get é vohal ; ean hum laka de skoein get hi ar er balustr ; èl ne oé ket goal sonn, hi e goéh aben a dammeu.

Pe huél en dud er homisér é torrein é dauẽu bohal, un huchaden kriùoh, eahusoh eit en niù aral, e saù én ou mesk. Er Gav e oé inou tost, ha ne fauté ket kalz a dra eit m'en devehé en dud, get ur gohad imur, dorimellet er homisér én deur.

Donet e hra eun d'en eutru Jakomet ; ean e zistro trema er hobl, milén é fas, dichéret, hag, én ur hobér er man a vout ankinet, ean e lar :

— Nen dé ket ahanon me unan é hran en dramen ; poén em es rak men dé ret d'ein er gobér. Na hran mait sentein doh gourhemen er préfet.

til deit ag er hérieu vras ; a-zrebi miz gourhelén betag en achimant a huenholion, banval vehé é ma arriù inou Paris, Londr, Rom, Berlin.

E Lourd, èl guéharal é Betléem, Doné en doé galuet de getan en dud distér, er ré peur, el labourizion ; ha, goudé er ré-men, ean e gouvi en dud skoleit, en dud pinùik, en dud a noblans de zonet d'ou zro de huélet é vurhudeu.

Donet e hré tud de Lourd a Gauteret, a Varèj, a Luz, a Sant-Salvér, a Vagnèr.

Er gérig a Lourd e oé trézet bamdé get kariolenneu gaer, staget doh t'hé, é mod er broieu-sé, per pé pemp jau sternet braù get seiennen lüaj ha kléhiérigen dob ou gouz.

En dud-sé ne hrent ket kalz a gaz ag en dud a bolis, nag a ou félieu, nag a juj a beah erbet.

Ind e ié betag er groh, ur ré eit pedein, er réral eit guélet ; monet e hrent ehé de gavet Bernadet hag er ré e oé bet guellet. Raksé é kement korn ag er Piréné ne oé kin konz meit a Lourd. En ol e oé énep d'er préfet.

Er homisér, é klask téhein er réral, hum gavé mar a huéh tèhet ean memb ; rak donet e hré dehou guéhavé lakat é zorn, bemb gout, ar dud ihuél é karg, pé brudet dré ol er bed aveit ou abilted pé er vad ou doé groeit.

Un dé, ean e asten é zorn aveit arrest un dén kriù ha kalonek.

— Nen dér ket pelloh, emé ean.

— Guélamb enta, emé en aral, hag ean é vonet disoursi kaer de gavet er groh.

— Hous hanù ? più oh hui ?

— Me hanù e zou Loeiz Veuillot, emé en dianvézour.

Loeiz Veuillot e zou het unan ag er skriùagnerion guellan ha brudetan e zou het é Frans a houdé kant vlé-sou.

Ar en taul-sé memb, un intron e oé deit de stouiein étal er groh stanket, hag hi e sellé dré en disparti ag er plankenneu doh er fetén burhudus.

Petra e houlenné hi get Doué én hé feden ? Kalz ne vern; mes ataù er homisér e zas aben d'hé havet.

— Intron, emé ean, dihuennet é a bedein amen; é oh énep d'er lezen, hui hou pou de reskond a gement-men dirak er juj a beah. Hous hanù, mar plij genoh ?

— A galon vat, emé-hi. En intron amiraléz Bruat, goarnouréz er prins, mab en anpeleur

Chetu er homisér mut net. Ean hé lauskas de hedein é peah.

Elsé ne vezé ket groeit poén d'er penneu bras ; ne vezé atahinet nameit en dud distér.

D'en huézek a viz gourhelén, gouil Intron Varia er Harmel, Bernadet e gleuas arré er voéh hont n'hi doé ket kleuet a houdé tri miz, hag er voéh e laré dehi monet én tu déheu ag er Gav, pen dé guir é oé dihuennet monet én hi klei.

Eih ér de nor e oé. Béh erhoalh men des er hroèdur hum lakeit ar benneu hé deulin, ha kemeret hé chapelet, ma hum zisko dehi ur huéh open Mam

santél Jézus-Krist. Er stér e oé étré er groh ha Bernadet; neoah er Huerhiéz hum ziskoé dehi ken tost èl érauk hag e hoarhé amiabl doh-t'hi

Er Huerhiéz ne laras konz erbet, ne zigoras ket hé génen. Ur hours benak bi e blégas hé fen trema er hroèdur èl aveit laret dehi kenavo, hag e ias éndro d'er baraouiz.

En drihuéhvet ha devéhan guéh e oé ma hum ziskoé de Vernadet.

En eutru Salinis, arheskob Auch, en eutru Thibault, eskob Montpellier, en eutru Garsigni, eskob Soissons, en eutru Veuillot, en eutru Rességuier, député, en eutru Vèn, karget a berh er gouvernemant de euéhat ar er feténieu tuem ér maññéieu Piréné, hag éleih a dud aral hananet eit bout kristénion vat, en hum gavé nezé ér gér a Lourd. Ol ou doé guélet Bernadet ha konzet doh t'hi; rah é kredent pé ataù é oent édan kredein er péh e laré er geh verhig.

Nezen eùé en eskob a Darb e gavas é oé mal dehou konz.

D'en eih arnuigent a viz gourhelén, ean e gas d'en ol personed ag en eskopti ur lihér aveit laret en doé reit karg de dud fur hag avizet de vonet ar el léh, ha de hobér un énklask perhuéh ar er péh e oé arriùet é Lourd, eit ma vehé bet un dé benak kavet pen d'er huirioné.

En déieu-sé memb, en eutru Filhol, dén brudet én arben a é abilted, arlerh en dout sellet mat en

deur a fetén er groh, e laré ne oé ket deur aveit dakor er iehed a nehou é unan.

— Mar des bet, emé ean, guelleit tud get en deur-sé, nen dé ket rak men des mui a nerh eit deur aral, haval é en deur-men doh kament sort deur e zou.

Elseu é oé bet dirak en ol dizoleit geuiér er ré e glaské lakat en deur a Vasabiel de dremen aveit deur iehed.

**Er Gazeteu hag er burhudeu e Lourd.**

Ne oé ket mui léh, aveit er mér nag aveit er préfet, de zihuen a vonet d'er groh ha d'er fetén. Ind ou doé konzet ar ou fapér ag er soursi ou doé a hoarantein er guir relijion doh en amoèdaj.

Ha chetu, en eutru eskob e laré én é lihér ne oé ket amoèdaj e oé kement-sé, mes treu e denné de vras, hag é tallé er boén klah a zevri ar ou lerh eit brasan mad er relijion.

Er préfet hag er mér en doé hoah konzet ag er soursi e geméreent a iehed en dud : en deur ag er groh e hellehé, emé ind, èl en deur medesinereh, gobér droug d'en dud.

En digaré-sé, èl en aral, e oé oeit get en aüèl arlerh er péh en doé laret en eutru Filhol.

N'ou doé enta meit un dra d'hohér : lemel er goarnerion, scuel ou gourhemennen, ha lezel peb unan de vonet de bedein a pe vehé het é choej dedal rehiér Masabiel. Mes goap e oé get hé tennein

ardran. Er gir laret e oé laret, ha goah d'en nemb en devebé tosteit d'er groh.

Er gazeteu fal a Baris hum lakas a du get er préfet. « Nen des chet a virakleu, emé-ind; rè abil é en dud hiniù en dé aveit kredein treu elsé. Hag ean e vehé ur mirakl, e larent ind hoah, guélet ur plabig bantér folez é hobér ardeu bag ur lommig deur benak é tapennein a zob er roh? » A-zivout en dud e oé bet guelleit, ind e laré : « Er vedesinerion en des eùé guelleit de var a zén klan get deur sklér, ha neoah ne vé ket bannet é hrant mirakleu. »

Aveit er fal gazeteu-sé, er fetén burhudus, denstou ma taulé open kant mil bouteillad deur bamdé, ne hré meit tapennein. Er geu ne gousté nitra d'er gazeterion.

Kaz e bré debé eùé guélet en eskob a Darb é hobér un ènklask ar en treu-zé. Deu journal ag er vro, mollet unan é Tarb, en aral é Lourd memb, e skoé bamdé ar lliér en eskob.

Er journaleu mat a Baris e zibuenné er buirioné get nerh bag bardéhted. Chetu petra e skriùé én amzér-sé en eutru Veuillot :

« Tud er gouvernemant en des ag en teul ketan, hemb cheleu doh hañni, na sellet doh nitra, laret grons ne oé ket mirakl erbet. Siouah debé! nen dint ket bet kredet. En eskob e za bremen d'é dro de laret é gir, ézroed hag é zevér é. Mes, kent konz, ean e ven gout penaus é ma en treu, hag ean e ra karg de dud abil d'aters, de sellet, de studial a dost. Mar dint guir ha mar dant a berh Doué, en eskob

el larou ; ma nen dint ket guir, en eskob el larou eué. Petra e glask enta hun éneberion ? Hag ind e garehé ma chomehé en eutru eskob mut, ha ma tisprizehé ur hrès kaer en des reit Doué d'é eskopti, pé, mar dé amoèdaj é, ma lauskehé en amoèdaj-sé de hrouiennein ér vro ? — Pen dé guir é mant énep d'er *superstision*, n'ou des meit un dra d'hobér : gohér un énklask, ind eué, arlerh hani en eutru eskob, ha nezé ind e huélou ind memb petra zou guir, petra zou geu. »

## EIL DÉ ARNUIGENT

### En anpeleur e hourhemen lezel en dud de vonet d'er groh

Ag er pear horn ag er hed é té lihérieu de Lourd aveit goulen ur hanig deur ag er groh ; er hrezél groeit get er journaleu fal d'er mirakleu en doé strèuet er brud anehé ol dré er bed.

Neoah en homiser hag er goarnerion e barré ataû doh en dud a vonet betag er groh, hag er juj a heah e goudanné eué perpet er ré e gavé é pedein él léh santél-sé.

Er ministr e oé a du get hé. Mes en anpeleur nen doé ket laret nitra.

Un dé, en entru Salinis, arheskob Auch, e ias



Er Huerhiéz kouronet, ar blasen er Ropér.

get un eutru hras aral de gonz doh en anpeleur, péhani hum gavé nezé ér géra Viarritz, étal Buonn (Baionn).

Napoléon, a houdé un nehed amzér, en doé resèuet théricu skriùet dehou aveit goulen, é hanù el lezen hag er justis, ma vehé bet lausket en dud de vonet de bedein él léh ma oé ou chonj.

En anpeleur hetag nezé ne houié ket petra chonjal ag er hrezél e oé het étré er journaleu a-zivout er burhudeu a Lourd. Hanaùein e hras er huirioné é Biarritz.

Pe glenas er péh en doé groeit er ministr, er préfet hag er homisér én é hanù, hemb gout dehou, ur luheden a gounar e splannas en é zeulegad hag ean e hejas é ziskoé. Soñnein e hra bean d'ur meùel donet.

— Kaset er papér-men d'en télégraf, emé ean.

Er papér-sé e hourhemenné, é hèr girieu, d'er préfet lemel é lihér a ziar er mangoérieu a Lourd ha lezel en dud de vonet d'er groh él m'ou devehé karet.

Kement-sé e oé bet aveit er préfet èl un farhgurun; poén en doé é kredein er péh e oé ar er papér. Tennein ardran, péh un huizen aveit hon! Neoah ret é dehou sentein pé dilezel é garg. Ben en taul devéhan, goudé en dout groeit éleih a chonjeu, é oé hat guel get hou sentein ha chom préfet.

Neoah ne sentas ket kentéh; ean e laras hemb kin d'er homisér lezel en dud é peah.

En autru Masi a chonjé é oé treu erhoalh dehou

gobér elsé, hemb distag é bapér a zoh er mangoérieu hag hemb lemel er bludeu, er pélieu. Ean e gredé memb en devehé en dud fondet ind memb ha taulet én deur er hluden hag er plankenneu lakeit dirak er groh.

Mes en dud e chomé lan a zifians hag e ié perpet de hedein d'en tu ral ag en deur.

Neoah sel mui ma teréné er pérat a sentein pen-der-ben, sel mui é kreské én hou en eah n'en devehé en anpeleurgouiet é droieu kam. Er saleadsé é arriñas é Tarb en entru Fould, ur ministr aral de Napoléon, hag ean e gonzas d'en eutru Masi. Petra e laras ean dehou? Ne houiér ket. Mes ataû, en trenoz, 30 a viz gouil-Mikél, er préfet e hré laret d'er mér a Lourd distag rah er pélieu.

Er mér e sentas aben : « Gouniet hun es, e laras ean d'en dud; sellet petra é derhel mat. Deit omb de hen en taul devéhan. »

Peur-keh dén!

En eutru Jakomet eùé e ias prim get é dud de gavet er groh aveit lemel er hludeu hag er pélieu. Bout e oé a nezé tud inou, lod ar benneu ou deuhlin é trugérékat Doué, lod é hortoz er homisér d'arriû :

— Petra e ia Jakomet d'hobér ? e larent ind.

Chetu arriû er homisér ar el léh, ha randon get hou, par ma hel; é zillad kaeran get hou ar é gein, é glean doh é gosté, é houriz tri liñaj ar é zigroézel; hag é dud én dro dehou get bohaleu ha pigelleu. Ean e dréz er bobl én ur seùel é ben

ihuél ; a pen dé étal er hludeu, ean e grap ar ur mein hag e zisko get é zorn é fal dehou konz.

— M'amied, emé ean, er hludeu-men e oé bet sañet amen én despet d'ein, é hant de vout diskaret bremen aben. Più en des het mui a néhans hag a hoén eit on mé? Eit gohér men devér, ret e oé d'ein kerhet. Mes, m'amied keh, m'em es konzet aveit oh d'er ré zou adrest on, ha chetu penaus, ne laran ket geu, é ma deit d'er préfet lakat achumant d'hou poén ha d'em hani. »

Er bohl e chomas iein sklas; mar a unan e hoarhé; hag er homisér e gollas un tammig ag é hardéhted. Ean e hras é labour d'er fonnaplan. Er hludeu hag er plankenneu e oé bet lammet ha taulet a kosté; arlerh kuh-hiaul bemb kin é oent bet degaset é kér.

Er gér a Lourd a oé lan a leúiné; pad en anderù é vezé guélet tud é vonet hag é tonet ar hent er groh.

Dirak rehiér Masabiel ne arsaúér ket a hedein, a laret litanieu er Huerhiéz, a gannein kannenneu én hé inour. Ivein e hrér deur ag er fetén.

É oé er gouni get er gristénion ha get Doué.

Er préfet ne hellé ket chom ér vro goudé kement-sé. Kent pèl é oé kaset de Grenobl.

Jakomet, lammet a Lourd, e ias eúé de vout komisér d'ur hornad bro aral.

**Henri Buskat, guelleit ér blé 1858**

É borh Naï, tost de Lourd, é viùé én amzér-sé ur hroèdur a bemzek vlé hanùet Henri Busket. Un derhian hir ha kalet, deit dehou deu vlé kent, e lauskas ar hé lerh ur gor; er gor men e oé deit d'er heh pantr én tu débeu d'é houg. Kreskein e hré a nehedigeu, hag arriù oé get é jot.

Henri ne harzé ket get en droug; guéhavé memb é vezé guélet doh hum durel ar en doar. Er medesinour, en eutru Suherviel, a doulas er gor ur pear miz henak goudé m'en doé bum ziskoeit; ha deit a oé hat ér méz anehou ur ioh lin hrein.

Henri neoah ne huellas ket. E kontrél, ar hoabat é hé perpet. Deit oé er gor de vout éleih hrasoh ha ne hré meit turel lin.

Chetui é pé stad é oé Henri Busket, a pe zas dehou kleuet konz ag er hurhudeu en doé groeit en deur ag er groh

Ean e garehé erhoalb monet ar droed hetag Masabiel, mes rè hoann é, hag é dud ne vennant ket el lezel da vonet. Ean e houlen get ur voéz e ié de Lourd degas dehou ag en deur burhudussé. Honen a ra dehou ur vouteillad an dé benak arlerh.

Erauk monet de gousket, er hroèdur e stoui ar é zeuhlin hag e hra ur beden d'er Huerhiéz. E dad, é vam, é vredér hag é hoérézed e bed ar un dro get bou.

Henri e ia nezé én é hulé. Er medesinour en

doé dihuennet mat doh t'hou a holhein er gor get deur iein, mar ne venné ket er lakat de velimein. Mes é oé nezé chonj Henri pèl a zoh er vedesinereh. Ean e lam er liénaj e oé én dro d'é houg, ha, get un tam lién aral soubet én deur ag er groh, ean e holh é houlieu. Lan e oé a fé :

— Er Huerhiéz, emé ean, ne hel ket chom hemb guellat d'ein.

Chetu deit dehon ar gement-sé ur housked hir ha huek. Pe zihun, nen des mui droug erbet ; er goulieu e zou cherret, deit é de vout iah én un taul.

Er vedesinerion e vanné ne oent ket abil erhoalh eit gohér un dra elsé. En autru Suberviel e laré èl er réral.

## TRIVET DÉ ARNUIGENT

### En eskob e ziskléri en des er Huerhiéz hum ziskoeit é Lourd

D'er seitekvet dé a viz kalan-gouian é arrihas é Lourd en dud en doé karg a berh en autru eskob d'hobér un énklask ar en ol hurhudeu ha mirakleu digoéhet inou, rah én eskopti hag én eskoptieu aral tro ha tro.

Ind e ias de gavet Bernedet hag hé oérsas é

pep mod dierben ol en treu e zou bet konzet anehé ér livr-men

Ind e ia d'er groh, e huél er fetén sañet inou e neüé zou; rah en dud ag er vro e lar dehé ne oé ket inou fetén erbet éranuk en amzér-sé.

Ind e hras en dro a eskoptieu Tarb, Auch, Buoen; galüein e hrent dirak t'hé er ré e gleuent konz e oé het guelleit dehé.

Ind e houlenné get peb unan rah er péh e sellé é glinüed ha penaus é oé bet guelleit. É gérent, é amied, er ré en doé groeit ar é dro, e vezé galüet eüé, ha cheleuet pen der ben, kerklous èl er ré e hellé en devout un dra benak de laret énep d'er mirakl.

Bout e oé open, aveit aters mat en dud, deu vedesinour ahil; en eutru Verjez hag en eutru Dozous. Er ré-men e bouizé pep tra hag e zisklérié mar oé er huelleden drest ahilted he nerh er vedesinerion, pé me ne oé ket.

Tregont guelladen e oé het klasket pen dehé, aveit pemzek ind e zisklérias é oé a dra sur Doué e oé er pen-kauz enehé, hag aveit neü eral ind e laras pedostik er memb tra.

En eutru eskob ne hellé ket mui enta chom én ervar a-zivout er burhudeu a Lourd. Neoah, érauk laret é gir devéhan, een e lausk tri blé de dremén hoah, aveit gout mar boé guelleit en dud aveit mat. Goudé en tri blé, arlerh un énklask aral hag e ras d'hanaüet ne oé ket deit er hlinüedeu éndro, ha ne oé ket e fond de labour eu Eutru Doué, d'en 18 a viz genvér 1862, en

eutru eskob Laurens e skriùas ur lihér kaer d'en ol gristénion eg é eskopti.

Arlerh en devout konzet é bèr girieu ag er péb e oé digoèbet é Lourd a boudé er betan dé, ean e lar én achimant :

— « Abalamor de gement-sé, goudé hur bout pedet Mam santél én Eutru Doué,

« Goudé hur bout héliet pen der ben er péb en des merchet d'emb bun Ted santél er Pab Bened XIV,

« Goudé hur bout lénet er péb en des skriùet en didan karget a bobér un énklask diarben er péh e zou arriùet ;

« Goudé hur bout lénet eùé er péh en des skriùet er vedesinerion ;

« É buélet penaus er burbudeu ag er grob ne hellant donet meit a berh Doué, pen dé guir en ou des tennet ar ou lerh grèseu aveit en incan, kerklous èl aveit er borv ;

« E buélet kement a gristénion é tonet de Lourd aveit goulen grèseu get er Huerhiéz pé aveit bé zrugèrékat ag er grèseu ou des bet ;

« Goudé hur bout goulennet sklerdér er Spered-Santél ba sekour er Huerbiéz beniget, spizein e hramb kement men :

« 1. Kredein e bramb en des er Huerbiéz glan, Mam de Zoué, hum ziskoeit trihuéh guéh de Vernadet Soubirous, ér grob a Vasebiel, étal er gér a Lourd ; ba disklériein e hramb, meit ma plijou d'en Tad santél er Pab, é hel er gristénion kredein en dra-zé hardéh mat

« 2. Peb unan e bellou inourein ha pedein én eskopti-men en Intron Varia a Lourd.

« 3. Aveit sentein doh er Huerhiéz, é ma hun chonj seüel ar zoar er groh un iliz én hé inour. »

En eskob e hrenas get er gér a Lourd, aveit bou hag aveit en eskopti er é lerh, er groh a Vasabiel get en doar bag er rehiér e zou én dro dehi. En eutru Lakadé e oé ataû mér é Lourd ; ean memb a houlennas get é gonseil guerhein d'en eskob el léhieu santél-sé, ean é e sinas er huerh.

En eutru Rouland, hag e oé ataû ministr, e skrivas eüé é plijé er huerh dehou hag é kavé mat ma vehé bet sauet inou un iliz, eveit degas chonj de virùïkin en devoé er Huerhiéz hum ziskoeit inou, lakeit de strimpein er vammen hurhudus, hag éseit d'un nivér a dud klan.

**En eutru Lasserre, guelleit ér blé 1862**

En eutru *Lasserre*, en hani en des groeit livreu ker keer ar en Intron Varia a Lourd, en dea skriüet en dra men :

« Eped ol men bnhé, men deulegad a zou bet mat Me huélé en treu a ziabél, hag ahendaral me léné forh és ul livr, ne vern pé ken tost e vezé ean d'em deulegad. Liés em hoé treménet en noz é studial, hemb hiskoah bout tam skuéh erbet. Peger poémet e oen bet ente é méhéuen hag é gourhelén 1862, a pen das men deuleged ha goannat. Me gollé a nebedigeu me sklerdér, hag aben un

herrad amzér ret oé bet d'ein arsaû a skriû hag e lén.

« Me ia de gavet deu vedesinour aveit en droug deulegad, en eutru Desmares hag en eutru Giraud-Teulon. Ou lezeu ne esant tam erbet d'em deulegad. Ind e lar d'em chom hemb labourat ha kemér luneteu. Me a kunt ag er gér a Baris hag hum denn é ti me mom, 140 lèu doh Paris, étal etér en Dordogn. Keméret em boé ur pautrig aveit skriû er péh e laren dehou hag aveit lén d'ein er péh em boé de lén. Miz guenholon e oé arriû. É oen a houdé tri miz ér stad-sé, glaharet hras ha diskonfortet. Me gredé mat, ha me hérent eüé, é oé kollet er gueled d'ein eit birùikin.

« A vihan em es un ami e garan mat ha me lar dehou me foénieu èl me joéieu. Me hra skriû dehou aveit laret er glahar em es.

« M'ami, en eutru Freisinet, hag é voéz e zou protestanded. Ean e reskond d'ein en déieu arlerh ul lihér ha me laka de vout souéhet bras :

« M'ami keh, eme ean, te lihér en des groeit plijadur d'ein; neoah, èl m'em es laret d'is, hoant em es de huélet ul lihér skriùet dré ha zorn. En déieu-men, é tonet a Gauteret, é onn bet é Lourd, étal Tarb : guélet em es er groh ker brudet ha kleuet em es konz a dreu ker souéhus groeit get en deur a Vasabiel, me pouizan arnous aveit kemér ag en deur burhudus-sé. A pe vehen katolik èl ous, ha ma vehen klan, ne vankehen ket a holhein men deulegad get hou. »

« Ur lihér elsé, skriùet dré ur protestand, em lakas de chonjal. Neoah n'em boé ket hoant de héli é aviz.

« En déieu ketan a houil Mikél, dobér em es a zonet de Baris. En eutru Freisinet hum gavé inou get é voéz; monet e hran d'ou guélet.

— Hag hou teulegad? e houlen genein aben kaer en intron.

— Men deulegad e zou, kredein e hran, kollet de viruikin.

— Mes perak ne hres chet er péh em es laret d'is, emé en eutru Freisinet; ne houian ket petra e hra d'ein chonjal é vehes guelleit.

— Ne gredan ket er péh e lares diarben er mirakleu, e reskondan mé dehou. En dra-zé e hel bout guir, ne laran na ia na pas ar gement-sé. Mes n'em es chet hoant neoah de hohér er péh e lares.

— N'helles chet chonjal elsé, emé en eutru Freisinet. Mar dous ur hristen mat, revé te relijion te zeli kredein er mirakleu Perak chom hemb kemér ag en deur-zé? Él m'em es laret d'is, en deur-sé n'hel ket gobér droug, denr ël er réral é; a pen dé guir é ous katolik hag é kredes sonn én ha relijion, ha nen dous té souéhet é huélet deu hrotestand é pouizein arnous eit te lakat de houlen ur mirakl get er Huerhiéz?

En intron e laré él hé fried.

— Hama, é han de ziskoein d'oh en don a me halon. Nen dé ket er fé e vank d'ein, mes douget on d'er péhed hag a pen dehé en Eutru Doué a

hobér ur mirakl aveit on, é vehé ret d'ein chanjein a vuhé ha donet de vout ur sant. En dra-zé me skont.

— Rinkein e hres gobér er mad èl a pe vehes guelleit dré ur mirakl, e larant ind

En taul devéhan, mé oeit hè laret dehé :

— N'em es haůni de skriů aveit on ; n'hellan ket enta skriů de berson Lourd aveit goulen deur. N'em es chet bet amzér de glask ur skriuagnour.

— Me skriůon aveit oua, e lar en eutru Freisinet.

— Hama, arhoah ni hum gavou ha te hrei el libér.

— Perak pas hiniů ? Ni e hounion un dé.

Er lihér e zou groeit ha kaset d'er post.

M'ani keh, a pen dé guir é hes de houlen ur grès get Doué, deliein a hres gobér er péh e zou rekis aveit kement-sé : groa enta er péh e zisk d'is te relijion. Ké de govésat, ped Doué get doujans, ha laka te inean é stad vat : chetu er hentan tra e hes d'hobér.

— Er huirioné e zou genis, e reskondan aben. Me hrei er péh e lares. Aveit ur protestand èl oua, te lar treu souéhus. Arlerh en dout predeget d'ein em bout fé, te hredeg d'ein en èvreu mat ag er relijion. En hani hun bleuché, té protestand ha mé katolik, e vehé souéhet bras.

— Fal d'ein guélet, emé ean, émen é ma er huirioné.

« Eih dé arlerh é arriůé en deur a Lourd. Me ia

ém hanhr, hum daul ar henneu men deublin hag e bed, deustou ma n'hum gaven ket forh ér stad aveit seùel men deulegad trema en nean.

« Goudé me zistank er vouteill hag e skuill ag en deur-sé én un tas

« Er fé, ur fé berùidant, e oé deit ém inean.

— « O santéz Mari, hou peet truhé doh ein ha guelleit deulegad me horv èl deulegad me inean.

« En ur laret er honzeu-sé, lan a gonfians, ma holh men deulegad get en deur burhudus. Én un taul, chetu nerh é tonet én hé.

« Aveit gout mar boent guel, me gemér ur livrig deit get en deur hag e gonzé ag er mirakleu groeit é Lourd.

« Lén e hran pedèr pajen ha kent, hemb hont tam skuéh erbet, nigent minut kent n'em behé ket gellet lén tèr linen.

« En eutru Freisinet hag é voéz e oé bet souéhet bras ag ur burhud ker kaer. Doué en doé ind choéjet eit hont test. »

Chetu azé petra e skriùas de herson Lourd en autru *Lasserre* diar er péh e oé digoéhet get hou, un dé benak goudé ma oé bet guelleit. En eutru Peiramal, arlerh en dout lénet en dra zé, e laras a voéh ihuel étroh eit d'unan :

— Chetu en hani e skriùou *Histoér en Intron Varia a Lourd*. É ta er Huerhiéz ag er guellat aveit koment-sé.

Huézek vlégoudé er mirakl-men, en eutru Freisinet, douget d'er hargeu ihuélan ér vro a Frans, e oé deit de vout ministr, he n'en des chet digoret é zeulegad d'er guir fé.

## PEARVET DÉ ARNUIGENT

### Un iliz e zou sauet d'er Hufrihéz

Un iliz gaer e oé bet sauet é hèr amzér ar lein er rehier a Vasabiel. Er vroteu, ker risklus guéharel ha ken- diés de hélt, memb aveit en dud ag er vro, e oé bet pléneit, hag én dro dehi'é oé bet plantet gué, hadet boketeu, lakeit man ha géaut glas.

Eit cherrein er groh é oé bet groeit ur balustr hoarn, haval doh er ró e vé én ilizieu.

D'en dias, dirak en tachad men doé lakeit er Huerhiéz Vari hé zreid, pileteu e loské noz ha dé. Liéz mat, émesk er vechérerion, é vezé guélet un dén é rein kelon dehé, doh hum soursial e hep tra hag é krog ean memb mar a huéh get é zehorn él labour, ur pikol dén kriù, un tal digor dehou. En dén-zé e oé person Lourd, en eutru Peiramal.

— « Pegours, e laré een liés, pegours em bou me el leùiné de zonet amen, émesk er veléan hag er gristénion, get er prehésion ketan e zei de inou-

rein er Huerhiéz ér léb beniget-men ? » Hag, én ur laret en dra-zé, é té en dar én é zeulegad.

Mar a buéh, d'en ér ma vezé bihañnan a dud étal rebiér Masabiel, ur verbig e zé de zeublinein inou ba de ivet deur ag er fetén ; er plabig-sé e oé gusket peur. Nitra n'hé dêvrhé dob er réral ; hanni nen devehé bet er chonj é oé Bernadet e oé, meit men devehé bet bum gavet inou unan benak hag bé banahé.

Er hroêdur ker karet get Doué ne glaské ket er brud ; monet e hré ataù d'er skol de di er leañnézi. Inou e vezé êl en distéran rab bag é karzé bout ankoéhéit agren.

En dud e zé stank d'hé guélet d'inou ; ne hré ket kaz erhet a gemant-sé : hé inean e oé ataù hé chonj get'er barnouiz hi doé guélet bantér digor ha get er Huerhiéz hemb par.

Er hohl kristén e ridé a gement bro e oé d'er groh ; er burbuden e greské bamdé, ba bamdé é té de vout ihuéloh mangoérieu en iliz.

Bernadet, êl er person santél a Lourd, e horté get hireh en dé eurus ma hi devehé guélet get bé deulegad er véléan bag en dud é vonet é prehésion get er groéz bag er banielou betag groh Masabiel.

D'er pear a viz imhrill 1864, é oé bet beniget ur statu kaer d'er Huerhiéz, hag é oé bet lakeit get éleib a lid ér fenestrig men doé Mam en Eutru Doué hum ziskoeit de Vernadet.

En amzér e oé kaer bras, en biaul e splanné ar er mañnéieu. Er gér a Lourd a oé ér leûné. Na

huelér a bep tu nameit boketen braü, haniéleu kaer, girlandenneu saüet ken ihuél èl toenneu en tiér. É tour en iliz-parréz a Lourd, én ol chapélieu, én ol ilizieu tro ha tro, er hléhiér, bihan ha bras, e sonné. Ur prebésion, èl ne oé bet biskoah guélet hanni aral ér vro, e zas nezé ag en iliz a gér betag er groh santél. Soudarded get ou guskemant kaeran e gerbé ér pen ketan; arlerh é té bredia-beu er gér a Lourd get ou baniéleu hag ou broé-zieu; un nivér bras a dud, pautred, merhed, bugalé, tud koh; hantér-hant pé tri uigent mil a dud ar ziu sted e helié en hent goleit a voketeu e ia betag rebér Masabiel. Ol en dud-sé e bedé bag e ganné. Ér pen devéhan ag er prebésion, arlerh pear hant héleg get ou guskemanteu iliz, é té en eutru Laurans, eskob Tarb; get un dorn can e venigé er bobl, get en aral ean e harpé ar é vah eskob.

Deit e oé, arlerh kement a boén hag a vrezél, en deüeh-sé gorteit get en ol a houdé kebet amzér! Daren a eurusted hag a garanté e ziveré a zeule-gad en dud.

Na Bernadet, nag er person?

Ou deu é oent bet ér boén; ou deu bremen é oé deliet debé bout én inour. Allas! kaer e zou ou hlask; n'ou havér ket en eil nag égilé.

D'er hours ma oé en ol leüiné, en eutru person a Lourd e oé ar é bulé, klan bras, diü leañnéz doh er goarn noz ha dé. Ean e glaskas señel aveit guélet er prehésion dré fenestr é ganbr, ne hellas ket, rè hoanu e oé.

. Aveit Bernadet, Doué e ziskoas eùé dehi é garanté èl ma hra liés aveit é vugalé karetan. Bernadet, èl en eutru person, e oé skoeit d'er hlinñed; hag en Eutru Doué, aveit miret doh t'hi a gemér gloér é kleuet hé hanù ér predégeu, en doé parreit doh t'hi a buélet hag a vont guélet. Èl ma oé peur hé zud, é oé bet kaset d'en hospital.

A-zrebi en dé-sé er perhindèdeu e zou oeit dalbéh ar greskat; nen des chet bet guélet é amzér erbet kement a dud é tiblas èl bremen eit monet de bedein de Lourd. En bent-hoarn e zou deit betag er gér-sé, ha donet e hra get hou tud a vostad a gement kornad bro e zou ér bed. Er ré n'hellant ket monet, e houlen deur ag er fetén, hag é vé kaset ag en deur-sé dré er bed abéh.

Pen des hoant unan benak d'en devout deur a Lourd, nen des meit skriù d'er véléan e chom étal er chapél.

Er mirakleu (ha pautmat e zou anehé) digoéhet ér groh a Lourd e zou hanaùet bremen get en ol. *Histoer en Intron Varia a Lourd*, skriùet dré en eutru Henri Lasserre ér blé 1868, pear blé goudé er prehésion kaer hun es konzet anehou, e zou bet mollet, rumad ha rumad, open deu gant kuéh. É korv dek vlé, é oé bet guerhet betag pemb kant mil ag er livreu-sé, hag en treu-men e zou brudet én Angletér, é Spagn, én Itali, én Amérik, kerklous èl é Frans.

Dek mil livr én argand e zou bet lakeit é koustelé aveit en bani e hellou diskoein nen dé ket

guir unan hemb kin ag er mirakleu e zou merchet é livr en eutru Lasserre; dén erbet u'en des gellet gouni en argand-sé.

Hun Tad santél er Pab Pi IX en des reit un induljans plénièr d'en ol perhinderion e ia de Lourd, hag e resèu inou er sakremant ag en Autér; diekléret en des é me guir ha met de vout kredet er péh zou bet skriùet diarben en Intron Varie a Lourd.

Bernadet e oé deit de vout léañéz é Nevers: hoér Mari-Bernard e vezé groeit anehi, hag hé mechér e oé gobér ardro er ré klan

Er Huerhiéz en doé laret dehi: « Me hrata d'oh hou lakat de vout eurus, ne pas ér bed-men, mes ér bed aral. »

Doué e hras dehi éleih de soufrein get klinùedeu ruet ha katet; liés é vezé ktan ha poén vras e vezé arnehi; mar a huéh é oé chonjet é hé de verùel.

— Ne varùein ket hoah, e laré hi get ur minhoarh.

Ne gonzé ag er péh hi doé guélet é Masabiel nameit a pe vezé goulennet get hi.

Néhanset e oé a pe zé tud d'hé guélet; eun ha doujans hi doé érauk gloér hag inourieu er bed.

Marù é ér blé 1879, d'en oed a bemp plé ha tregont.

Deu vlé kent é oé marù en eutru Peiramal, gouil gañnedigeh er Huerhiéz, d'en eih a viz guenholon 1877.

Henri Lasserre, skriñagour en Intron Varia a Lourd, e zou marù ér hlé 1900, de zeuzek vlé ha tri-uigent.

## PEMVET DÉ ARNUIGENT

### Er menuzér a Lavaur, ouelleit ér blé 1871

Fransez Makari e oé gañnet é Lavaur, ur gér vihan ag er hreisté a Frans. Pe oé iouank, ean e ridas bro eit diskein é vechér hag e huélas er hérieu vras: Nañned, Marseil, Lion.

Un dén bourahl e oé, dalhmat prest de hoarhein ha de zejañnal. Mes er relijion ne hré ket kalz a boén dehou. Tra souéhus! deustou de gement-sé ne venné ket grone diméein d'ur verh hemb relijion, rak men doé taulet mé, épad ma ridé elsé d'un tu ha d'en tu ral, é oé er merhed devot e hré hoah er guellan prièdou.

Un herrad henak goudé ma oé deit d'er gér, ean e ziméas enta d'ur gristenéz vat. Honen e fauté dehi predeg d'hé fried ha diskein dehou en hent d'en iliz, mes n'hé cheleuas ket:

— Ne ian ket de giah er predégeu d'en iliz, emé ean; ne vennan ket ma veint degaset d'em zi. Mes, mar n'em es chet kalz a zevosion, ne barran ket doh ous ag en dout muioh. De beh unan é labour én tiegeh; me lahourou aveit ous,

ha te batérou aveid on. Me rei d'is en huiz a me zal, ha te rei d'ein te bedenneu.

— Ne sañnain mui grik, e chonjas é voéz ; me badou, me hortei ma tei Doué dû skoein ar dor é galon.

Un herrad henak arlerh ma oé diméet, é tas dehou droug én é ziûhar.

De getan ne bras ket kaz erbet a gement-sé.

— Men diûhar, e laré ean, e garché seùel devéhat, kousket abret ha chom hemb gobér nitra. A pe vehé dû vatéh a vehent, m'ou lakehé ér méz hag e geméréhé réral. Mes a pen dé guir n'hellan ket ou has kuit, m'ou heijou kement ma vou ret dehé gobér ou devér.

Ean e labour enta bamdé, hemb cheleu doh é zroug hag hemb monet de gavet er medesinour.

Mes un dra aral, klûnûed é vam, e oé het kauz d'en entru Rosignol donet d'en ti.

— Ne skuéheet ket hui enta biruikin ? Ne dreménan biskoah én heut-men hemb hou kuélet é labourat.

— Neoah, emé Franséz, ne harzan get en droug. De vitin, én ur lemel a men gulé, hag épad en dé, me gleu plom én diûhar, èl a pe vehent piket get un nadoé. De noz, man diûhar zou foèuet.

— Diskoeit ind d'ein. Koéhet e zou droug én hou tiûhar. Hou koahiad e zou foèuet bras. Ret e vou d'oh dihoal doh en droug goahiad-sé.

— Petra zou ret gobér ?

— Derhel ou tiûhar sterdet mat get liéneu, ha

nezé chom hemb labourat, pé hum durel ar hon kulé, kentéh ma vaet en tammig skuéh.

— Mé, arsaû a labourat en huéh vlé arnuigent! Hui e hra goap ahanan.

Mes en droug e ias ar hoahat. Makari e houlen aviz get ur medesinour aral, en eutru Ségnr.

Hanen e gonzas èl en eutru Rosignol. Makari ne heilé mui labourat meit un ériad benak bamdé. Liés memb é telié arsaû ėpad ur miz pé open.

Mar a huéh, é kounar, ean e darhé é zent hag e daulé dré er fenestr é liéneu, èl a pen devehé kaset knit er hlinued é turel er remed. Mes émber arlerh en drong e greské. É ziuhar e loské èl a pe vehé bet en tan én hé, hag er menuzér én arfleu e houlenné éndro é liéneu.

En droug kalet-sé e badas dek vlé, e badas uigent vlé, e badas tregont vlé. Épad tregont vlé, Makari ne houié ket de bé sant hum hloestrein, pé kentoh n'hum brovas de sant erbet; ean hum ré d'en diaul ag er mitin betag en noz, hag e lanské touiadelleu é léh laret pedenneu.

Én ti-sé neoah, hanû en Eutru Doué e vezé laret liés. Moéz devot er menuzér hag é verb a bedé a greiz ou halonen; Doué ou cbeleuas.

Ardro hantér gourhelén 1871, Makari, goasket get en drong, e oé astennet ar é hulé. Hir bras é kavé é amzér a houdé huéh suhun ma oé hemb seùel.

Un dé can e ven lén hag e houlen ur livr groeit tri blé kent ha brudet bras ér hornad bro.

Er livr-sé, ar en *Intron Varia a Lourd*, e oé bet degaset dehou d'anderù. En trenoz vitin, ean er hemér hag hum laka d'er sellet. De getan ean e arsaù sel taul eit laret pé sort labour gobér épad eu dé, mes a nebedigeu ean a laka muioh-mui é spi get é livr.

Hanval e oe ne huélé na ne gleué mui nitra. En dareu a ridé ag é zoulegad.

— Ta ouil, e lar é voéz dehou. Petra zou enta él livr-sé ?

— Me heh voéz, n'hellan ket laret... lausk mé, lausk mé.

— Lén d'ein ahoel ur pennig, aveit ma houiein petra é.

— Pas ! pas ! n'hellan ket ! en dareu me moug. Devéhatoh m'el lénou genis. Mes hremen faut d'ein al lén me unan.

Ur sklerdér e drézé é spered. Er menuzér a gleué en Eutru Doué é skoein ar dor é galon.

A p'arriù get er burhudeu en des groeit en deur a Lourd, ean e lar lan a leñiné :

— Ha mé ehé, a pe hellehen em bout ag en deur-sé, me vehé guelleit.

Er fé, én ur zonet én é inean, e denné ar hé lerh en espérans.

Ean en doé keméret el livr de holeu dé, ean en achiùas ardro kuh-hiaul.

En dé-sé, huézek a hourhelén 1871, e oé gouil Maria er Harmel. En dé-sé, trizek vlé kent, er Huerhiéz en doé hum ziskoeit de Vernadet eit er huéh devéhan.

Eih ér d'enderù a oé. Makari ne herzé get en tuemdér :

— N'hellan mui pad, emé ean, me garehé kemér en ér. Domb ér méz un tammig.

— D'émen é vennes té monet, me heh dén, ne helles chet kerhet.

— Ne vern! Men diùhar hum glemmou mar karant : ret é d'ein monet kuit ag er ganbr-men. Degas te vréh d'ein.

En harp doh é voéz ha d'ur veh sklommek, ean e ia get poén hed ha hed d'en hent e gas d'en iliz vras.

Een e arriù elsé é ti é hoér, Mari Bonafous.

— D'émen é hes té, Fransêz?

— Aveit deu liard, me iehé d'hum durel éden er pont : é ma en tan ém diùhar.

— Des én ti eit diskuéh un tammig.

— Eit diskuéh, me heh Mari!... Ne hanaùan ket mui en dra-zé.

Skuéh hras èl men dé, ean e zigor en nor hag e azé.

Chom e hrant de zeviz un herrad. Arriù oé en noz.

Ur béleg, en eulru Coux, kuré Lavaur, hum gav de dremen inou. A pen dé edal d'er fenestr, ean e hanaù hoéh er menuzér.

— Penaus, Makari, hui e zou amen? e lar ean ag er méz, guel oh enta?

— Gouh on kentoh, eutru. Me garehé guerhein d'oh er hourhen e men diùhar, mes ne dalv ket kalz a dra. Bout em es én hi goreu, goulieu,

boseu, sklommau, a ziarank, a ziardran, a glei, a zéheu. Ag en troed hetag er glin, toul int èl koh loreu.

En eutru Coux e za én ti. Ean e lar de Vakari kemér pasianted hag, arlerh ur gir hanak, ean e saù eit laret kenavo.

Ret é d'ein monet kuit, emé ean, eit kanpen mar a dra, rak, arhoah é han de Lourd ha me zegasou d'oh, mar karet, er péh e hues dohér.

---

## HUÉHVET DÉ ARNUIGENT

---

É kleuet en eutru é konz ag en Intron Varia a Lourd, Makari e saù é ben.

— Ia, e lar ean, m'em es dohér ag un dra. Mar en des er Huerhiéz truhé doh er ré maheignet, hi e hel en devout truhé doh ein. Hui e larou dehi é hes é Lavaur ur heh dén hag e zou hrein é ziuhar, ha ne zeli ket er lezel ér stad-sé mar des tu d'en tennein anehou.

Laret dehi n'hellan ket mui harz... Laret dehi men guellat pé me lahein.

— Ne larein ket dehi hou lahein, kredet mat, e reskond er héleg én ur hoarhein. Hag a dural a dra sur n'em cheleuehé ket.

Er chonj ag er péh en des lénet e zou deit én é spered hag é ta konfians dehou.

— Eutru, emé ean, degaset deur d'ein ha pedet aveid on.

— M'er grata d'oh, e lar er béleg.

Er merhér arlerh, 10 a hourbeién, ardro naü ér de noz, Makari e huél é hoér é tonet én ti.

En eutru Coux e oé arriù ér gér hag en doé reit dehi avert bé brér ur banig deur.

— Chetu er péh e faut d'ein, e lar Makari lan a joé. Bremen é han de vout guelleit !... Kenavo, me hoér.

En ur hocbellat ag en neu du, én ur bersal é gar get éleih a hoén, hag én ur harpain doh er vangoér pé doh skoé é voéz, Makari e ya d'é ganbr.

Arlerh en dout lakeit en deur a Lourd ar ur gadoér, ean e stoui ar é zeublin dirak ur groéz en doé staget é voéz a drest er cheminal en déieu arlerh ma oent diméet.

— Me batér nezé, emé Makari, hag e lar d'er Huerhiéz er beden *Mé hou salud, Mari* ; ne houian mui meit er beden-sé.

Chetu ean nezé é tennein er lianeu e oé é hronnein é gar, hag é turel deur én é zorn avait glubein é ziùbar unan arlerh en aral. Ean e bed ataù a galon.

É lianeu e zou lakeit dehou ar é hulé. En déieu aral, ean ou roltè mat avait mavehent bet ésoh de gemér. Hiniù ean ou chif get rustoni hag ou bout én ur horn ag er ganbr.

— Me lar d'oh kenavo, emé ean i A pen des er Huerhiéz guelleit kement a dud, a dra sur hi

men guellei mé eué. N'em bout kat mui enta dohër ahanoh.

— Me heh dén ! e lar é voéz, ret e vou d'is ou havet arhoah él en déieu aral, ha nezé é kleuesmh hoah toulein ha sinsakrein.

Makari e vezé pèl hras é klah kousket de noz. Er goed e zichenné én é ziùhar a pe ne oent ket mui groñnet st rt hag ean en doé bamdé un tammig terhian pe oé én é hulé.

Béh erhoalh men dé oeit aharh, en noz-men, é ta dehou ur housked ponnér. E voéz, souéhet, hum denn én hé hanhr.

Ardro kreiz-noz, Makari e zihun. Ne gleu mui droug erbet én é ziùhar ; bamet, ean e laka é zehorn ar er skloumm hag ar ar goulieu e hré poén dehou.

Ne gav mui hanni.

— Moez, emé ean, guelleit on.

— Chonjeu, me heh Franséz, e reskond en aral.

Er housked e za dehou arré. De bemp ér de vitin é ma spiann, en hiaul e daul é sklerdér én ti, ha Makari e hel sellet é ziùhar : nen des mui hanaù a horeu nag a zroug erbet.

Er heh dén e sau trema en nean é zehorn joentet.

— O men Doué ! O Intron Varia a Lourd !

Ean e huch ar é voéz.

Honen, skontet, e rid hantér husket. Hé dén e zisko dehi é ziùhar.

— En nihour, emé ean, ne vennes chet me hredein : sel hremen.

E voéz hum daul ar hé deuhlin harpet doh er

gulé, hé fen étré hé dehorn, en dareu én hé deulegad.

Makari e saù, ean a gerh hemb é liéneu ha nen des mui droug erhet. Ean hum laka nezé de hatérat.

Arlerh ean e rid d'é vased labour, e gemér ur blanken vras hag hum laka d'hérabotat. Hanval é get hou en des kavet é iouankiz.

— Hui amen ker mitin, me zad, petra e zou enta? e lar é hautr én ur arriù én ti eit labourat.

— Petra zou, me mab? En deur a Lourd en des groeit ur mirakl open. Tosta.

Hag én ur laret kement-sé, ean e zizolo é ziùhar.

El er vam un nebed kent, er pautr ne hel reskond nitra. Ean e vréhata é dad hag hum laka de ouilein.

Er mitin-sé, Makari e huél en eutru Coux é vonet d'en iliz; ean e rid ar é lerh:

— Deùéh mat d'oh, eutru, e lar Makari. Er Huerhiéz en dès hou eheleuet ha mé eùé: guelleit-on, deit de huélet. Mes er béleg e oé arriù pèl.

— Mat, mat, e reskond ean, én ur gerhet fonnapl. N'em es chet hoar.

Ean e gredé é oé er menuzér é hohér goap. Kent en noz en eutru Coux e dremén hoah dirak en ti. Hag, én taul-men, Makari e arriù get hou.

— M'em es huchet d'oh er mitin-men é oen guelleit, e lar ean; mes me huélé n'hou poé ket hoant d'em hredein. Guir é neoah Sellet.

Chetu ind é vonet én ti tostan ha Makari e zizolo é gar dirak en ol. Nen des chet mui hanaù a zroug

— Ha bremen, eutru, e lar ean, a pen des er Huerhiéz guelleit men gar, é ma ret d'ein ché guellat me inean, ha hui e vou er medesinour.

El sul arlerh er menuzér difé ha touiour e dosté d'en Daul santél eit resèu en Eutru Doué, en dar én é zeulegad.

Tri medesinour en doé groeit ar é dro épad é glinued, en eutru Ségur, en eutru Rosignol hag en eutru Bernet.

Hou zri ou des laret ne hellé ket un droug alsé ésat é korv un noz. Biskoah livreu er vedesinerion nen des hoah konzet ag un dra ker souéhus. Dorn en Eutru Doué hemb kin e hellé guellat dehou.

Er blé arleh, er perhinded a Lavaur e ié de Lourd. Er haniél, héliet get ur mil benak a dud, goased ha merhed, tuchentil ha béléan, e oé douget dré er menuzér Franséz Makari.

## SEIHVET DÉ ARNUIGENT

### PIER DERUDER, GUELLEIT ÉR BLÉ 1875

Ér blé 1875, én ur barréz ag er Beljik hanùet Jabek, un dén a ziar er mézeu e dremené ur vuhé ag er ré poéniusan. Deruder e vezé groeit anehou. A boudé eih vlé kent ne hellé ket gouni é vound.

Ér blé 1867, un dé a viz buavrér, ean en doé kavet deu zén é turel koed, ha béh get hé étennein

ur en bent ur huéen koéhet én ur park. Monet e hras d'oo sekour. Mes épad ma oé é trohein er hareu, er huéen, get er saù lakeit éden di, en doé torimellet ha flastret é gar klei. En neu askorn e oé het torret izéloh aveit é glin.

Er medesinour, en eutru Afener, arlerh en doot groeit ar é dro ur miz benak, e laras ne oé ket a ésat dehou.

Un dén pinhuik, en eutru Duhus, e ràs léb dehou de seùel ur lojellik ar é zoar, hag e houlennes aviz get ur medesinour bras a Vrusel, en eutru Tirjart. Hanen e fellé dehou trohein er gar torret. Mes Deruder ne vennas ket, ha chom e hras eth vlé elsé draillet d'en drougeu kaletan.

D'er pemp a vis imbrill 1875 é ta de houlen get en eutru Duhus monet de Ostaker. En dud ag er vro-sé en doé groeit inou ur groh haval doh en hani a Lourd hag ind e zé dehi é perhinded.

D'er hours-sé Deruder nen dé ket guel get hou. Ur médesinour en doé tennet un tam ag en askorn, hag en neu ben ne hellent mui hum gavet. En tam izélen, hetag en troed, e droé d'en tu ma vezé karet, èl ur freill.

A pe za de houlen get en eutru Duhus monet de Ostaker, er ré e zou én ti e ven guélet é gar. Deruder e denn é liéneu goleit a lin brein hag a hoed.

Er vlaz e hra dehé tennein ardran. En neu ben ag en askorn e drézé er gourhen hag e oé dispartiet dré un toul don en doé un tri mèdad henak.

D'er seih a imbrill, da vitin, Deruder e lam a é di eit monet de Ostaker. Harpet ar é vakleu ha sekouret get é voéz, ean e laka diù ér d'hobér en tri hard leu e zou ként arriu ér gar.

En dud ag en hent-hoarn er sekour de grapein, hag ind e lar dehou :

— Petra e iet hui d'hobér de Ostaker get ur gar èl honèh? Guel e vehé d'oh chom ér gér.

Ean e reskond aben :

— Mar a unan en des guelleit inou ; perak ne vehen ket mé guelleit el d'hé ?

Er gér a Gand, é voéz hag ean e gemér ur har. En touchour e oé ur pikol dén kriù. Ean e zichen é unan-kaer en hani klan a pen dint é Ostaker, hag e daul mé d'er gar torret e blég a bep tu èl ur freill.

— Chetu unan hag e gol é gar, e lar ean én ur hoarhein dirak en ol. Mes a pe huél er planked ag er har goleit a hoed hag a lin brein, n'en des chet mui hoant de hoarein, é ma kentoh é goal imur.

Arriù étal ar groh beniget, Pier e ivas ur banig deur hag e hras en dro ag er groh diù hnéh. Arlerh ean e za de ziskuéh ar ur based dirak hmaj er Huerhiéz.

De getan pen ean e houlen pardon ag é héhédeu, hag e bed en Intron Varia a Lourd d'erguellat, ett ma hellou gouni bara d'é vugalé.

Aben é ma èl ér méz a nehou é unan. Ne houi ket mui petra e hra. Ean e saù é unan-kaer, e

dréz dré greiz er herhinderion hag e io de stouiein dirak er Huerhiéz.

En un taul é ta chonj dehou en des kerhet hemb é vakleu, er péh n'en des chet groeit a houdé eih vlé-sou.

— Chetu mé ar men deuhlin, e lar een. Émen é on mé, men Doué !

Ean e saù nezé hag e hra get devosion en dro eg er groh,

— Petra é ? petra e hret hui ? e laras é voéz, ha chetu hi chomet semplet.

En dud hum dolp én dro d'en dén-sé. Kentéh é hanaùant splann é ma guelleit dehou hag ind en héli betag ti en eutru Kourtebourn. Ivon Deruder e zisko é gar hag é droed. Nen dint ket mui foènet èl un tammig kent. Er héneu e oé doh hou groñnein e zou koéhet anehé on unan. Er goulieu e zou guelleit ; en eskern, tri mèdad rè vèr a houdé ma oé bet lammet e nehé, e zou oeit d'hum gavet hag en des hum joentet.

En dud ag en hent-hoarn, er ré en doé ean sekouret er mitin-sé, er ré e chomas hamet d'anderù doh er guélet é kerhet hemb maleu.

En eutru Duhus, oeit de Vrusel en dé-sé, hum gavé doh tout get é gérentaj e pe reséuas en neuéted :

« N'em es chet biskoah kredet é vé groeit miraklen, e laras ean ; mes, mar dé guelleit Deruder, me gredou. »

En trenoz é oé Pier dirak t'hou : kerhet mat e hré.

Ol er barréz e oé él léuiné. Nau dé oh tu e oé bet kañnet en overen aveit trugérékat er Huerhiéz. En iliz e vezé karget bamdé : bout e oé bet mar a zé én overen betag pemzek kaut a dud ha ne oé ér barréz meit un deu vil benak.

Er ré e oé ér pen ag er barréz e destonias dré skriû penaus é sellent él un dra burhudus er péh e oé digoéhet get Deruder.

A pe gleu laret e ma guelleit d'eu déu-sé, er medesinour en doé groeit ar é dro de getan, en eutru Afener, e za d'er guélet, en trenoz, d'en eih a imbrill.

Dirak pautmat a dud, eau hum laka de sellet er gar guelleit. Ne hel ket parrat a ouilein.

— Guelleit mat oh, emé eau ; hou kar e zou jah èl hani ur hroèdur e za ér bed. Rah er péh em es reit d'oh n'eu des chet gellet hou kuellat, mes er Huerhiéz e hel gobér er péh ne hel ket er medesinour.

D'en 9, é arriû ur medesinour aral, en eutru Hoestenberg. Hanen ne venné ket kredein. Ean e fallé dehou guélet. Na souéhétet é ean é huélet Pier é labourat étal é di, ur bal én é zorn.

Ean er ped da zonet d'en ti ba de ziskoein é har.

Aveit diskoein é oé guelleit, Deruder hum laka de saillat.

Arlerh en dout ean sellet mat, en doktor e laras :

« Me huél ha me gred. »

Uigent vlé arlerh, a pe vezé goulennet get er person a Jabek mar oé tud difé én é barréz, ean e reskondé :

— Pas, n'en das chet mui hañni.

Seitek vlé goudé, én achimant ag er blé 1892, ur medesinour ag er Beljik e vennas atersein a zivout en dra hurhudus-sé. Deruder ha tostig ol en testeu e oé hoah biù.

Goudé ma oé guelleit, e faré moéz en eutru Dubus, ni hun es goarnet Deruder pemzek vlé él gounideg. Ur labourér mat e oé, hag ur hristén gredus. Liés ni er havé é laret e chapelet. Ean e ré skuir vat d'en ol.

Aveit trugérékat er Huerhiéz, monet e hras pear bant kueh é perhinded de Ostaker.

Meruel e hras ér blé 1898, d'en oed a bemzek vlé ha tri-uigent.

Ur blé arlerh é varù, ur medesinour gounlet de Zoué dré er hurhud-sé e vennas sellet a dost en eskern ag er gar e oé bet ker pèl klan. Ean e hras tennein ag er bé korv Deruder, é miz mé 1899.

Aveit ou sellet mat, ean e droh en niù gar.

Arlerh en dout spiet a dost doh en hani e oé bet torret open tregont vlé kent hag e oé bet deit elsé de vout bèroh eit en aral, er medesinour e huél penaus er medesinour ag en Nean en doé lakeit er gar bèr de vout ken divahein èl en aral, én ur lezel léh en droug splañn hag és de huélat.

Deustou ma oé bet lammet un tam askorn, en ni gar e oé ken hir unan èl en aral.

Er medesinour-zé e laras :

— Nen des meit tud dirézan hag e hel nahein er burhud. Ur hristén mat e hanaù amen dorn en Eutru Doué.

## EIHVET DÉ ARNUIGENT

### ESKOBTI GUÉNED E LOURD (1882-1900)

D'en 29 a viz est 1882, en eutru Bésel, eskob Guéned, e zé de Lourd aveit en eil guéh get pemzek kant a herhinderion.

En ur arriù ér groh, ind e gan dré dèr guéh : *O Rouannés konsèuet hemb péhed, pedet aveit omb.* Arlerh é larant ol d'ur voéh, dirak er Huerhiéz, er gannen nebé men :

> Ker pèl doh hou pro, Bretoned,
> Petra e zet hui de huélet ?

Ér perhinded-sé é oé het guelleit un damezél a eskobti Sant-Briek, deit de Lourd get perhinderion Guéned.

En damezél-sé, hanùet Juli Ponbriand, e oé gañnet é parréz Pluduno, étal Plankoet, é miz merh 1843.

Chetu amen el lihér hi des skriùet hi-memb a zivout hé hlinùed :

« Ér hlé 1876, emé-hi, é koéhas droug ém deulegad. Ar hoahat é hé dalhmat. En taul devéhan, mé oeit ha goulennet aviz get ur medesinour a Zinan, en eutru Guillard.

Er medesinour ma hav klaññoh eit ma kreden. Ean e lam a ziar me lagad ur gloren ru-poah, tiù èl un ivin. Peh eih dé é oé ret d'ein monet d'er havet, ha sel gueh é trohé get sezailleu un dra henak a me lagad.

Un herrad amzér goudé, me lagad déheu e zas de vout ker klan èl me lagad klei.

D'en 12 a viz est 1882, Juli Pontbriand ne huélé mui lom. Deu zé arlerh, en eutru Barhé e za d'hé guélet get deu vedesinour aral. Hou zri é larant é ma kollet er guéled dehi aveit mat.

E huélet en damezél néhanset hras, en eutru Barhé e lar dehi monet de Baris, de gavet tud abil, hag ean e ra dehi ur papér eit en eutru Galézouski, medesinour doh en droug deulegad.

Mes en damezél, kent monet de Baris, e vennas goulen sekour get en Intron Varia Pemzek dé arlerh é tellé er perhinded a Huéned monet de Lourd. Hi e skriù ahen-kaer eit goulen mar hoé léh aveit hi. Hirch hi doé d'hum lakat én hent. Pedein e hrér gredus aveit hi én hé farréz, hemb konz ag en overenneu a vezé laratett m'en devehé plijet get er Huerhiéz guellat dehi.

Diu a hé hoérézed e ia get hi. Ret é hé has dré en dorn hag hé sekour de grapein ér vagon.

En ol en doé truhé doh t'hi. En damezél-sé a arrüas é Lourd d'en 29 a viz est. En dé katan,



KROEZ ER VRETONED.

nen dé ket tam guel get hi; goahat e hré kentoh en droug, ha kement guéh ma hlubé hé deulegad get en deur eg er fetén, é loskent dehi èl pe vehé het lakeit un hoarn ru arnehé.

D'en 30 a viz est, hi e gomuni é overen en Eutru Eskoh a Huéned. Arlerh an overen, monet e bra d'er fetén. Kentéh ma hé lakér én deur, en hé blenér é laret: *Me huél*. Hag, é guirioné, en guéled a oé deit dehi én un taul. Ur medesinour e oé étal er groh d'er hours-sé hé sel mat hag e lar: « Un dra souéhus é, guélet e bra! »

Érauk é oé ret hé has dré en dorn. Goudé men dé guelleit, hi e hel lén er lihér e zou kaset d'hé zud oveit laret dehé en nehéted.

D'anderù, hi e skriù hi-memh deu lihér hag e héli er prehésion get pileteu groeit én dro d'er Huerhiéz kouronet En ol e oé hamet.

Ur miz arlerh hi e skriùé en dra-men : « Me huél kerklous èl biskoah, ol men drougeu e zou oeit kuit. A houdé ma on deit én dro, é hes bet laret éleih a overenneu eit trugérékat Doné. Un overen bred e zou bet kannet é iliz Pluduno d'en 12 a huenholon.

Er gemen e zou bet stréuet én ol parrézieu a ziardro. Pautmat a dud en des skriùet d'ein eit goulen mar oen guelleit mat. Ur béleg adal er Man e laré d'ein én é lihér kas dehou ur reskond skrîuet get men dorn, diarben unan a é harréz, e oé édan marùel hag en doé grateit distroein doh er relijion, mar boé guir é oen guelleit.

Me reskondas d'en eutru-sé ahen-kaer hag e

hedas er mér a barréz Pluduno de lakat é hanù én dias ag er papér ; er veléan ag er barréz e hras kement aral. D'en 23 a huenholon, er béleg-sé e skriué d'ein hoah ur huéh : « En hani ne venné « ket kredein ér mirakleu a Lourd en des anfin « digoret é zeulegad. Nen des chet gellet lén hou « liher hemb ouilein ; chetu un inean gouniet de « Zoué dré en Intron Vari a Lourd. »

E guenholon, er vedesinerion a Zinan, hag en doé guélet en damezél-sé kènt hé ferltinded, en eutru Barbé, en eutru Brehiér hag en eutru Delor, en des laret dré skriu penaus é oé kollet hé deulegad d'er verh-men éraük monet de Lourd, hag hi huélé karklous él hanni a pe oé deit éndro.

Ér blé 1900, eskopti Guéned e ié de Lourd eit en drihuéhvet kuéh. Chetu petra e léné én dud en déieu arlerh ar ur gazet a Lourd :

« Perhinded er Vretoned en des degaset de Lourd eih mil a dud a eskopti Guéned, Kempér, Sant-Briek ha Roan. Donet e hrent de huélet henigein ur hrau a Galvér en des Breih-Izél groeit seuel d'en Intron Varia a Lourd.

D'en 13 a huenholon, de'dèr ér, é ma bet kannet er gospereu étal iliz er Rozèr Árlerh er gospereu, dirak pemb eskob, huéh kant béleg hag un nivér bras a herhinderion, en eutru Dupark, person en Oriant, e ia d'er gadoér bredeg sauét ar er blasen.

En ur lavar ag er ré gaeran, en eutru Dupark e gonz ag er Vretoned a huéharal « e doulé en doar, « a denné anehou ar mein bras, hou hasé pèl hag

« ou flanté ker sonn ma nen des gellet biskoah
« nitra donet de ben a hou lakat de vouljal.

« A houdé en amzér-hont é hes tri mil vlé, mes
« Breihiz nen dant ket ar fallat. Bremen, èl gué-
« haral ou zud koh, ind e sau rehiér plom trema
« en nean hag ar er rehiér-zé ind e laka kroéz
« hur Salvér.

« Breih-Izèl e venné, ér blé devéhan ag er hant-
« vlead-men, rein d'en Intron Varia un dra be-
« nak eit hé zrugèrékat, hag hi en dès chonjet
« rein ur Halvér. Er Vretoned e gar kleuet pre-
« deg ar Basion hur Salvér. En ou bro, misione-
« rion bras, en eutru Nobletz, en eutru Maunoér,
« ker brudet tri hant vlé-sou, e hounié kaloneu
« en dud é konz dehé a varù hag a soufranseu
« hur Salvér. Hoah hiniu en dé, ér hérieu vras
« èl ér parrézieu vihan, nitra ne sko kement spe-
« redeu en dud èl guélet seuel er Groéz.

« Chetu perak er Vretoned, eit gobér amen er
« péh e hrant én ou farrézieu, e saù é Lourd ur
« Halvér eit trugèrékat er Huerhiéz ha diskoein
« ou haranté é kevér hé mab Jézus. »

Arlerh er gospereu, ol en dud e ias é prehésion
d'er Halvér, get hon baniéleu. Er pen a nehé é
kerhé en eutru Latieul, eskob a Huéned, en eutru
Dubillard, eskob a Gempér, hag en eutru eskob
a Darb. Peb hani ag en eskoptieu a Vreih-Izèl en
doé é vuzik hag e ganné kañnenneu ou bro. »

## NAUVET DE ARNUIGENT

VION-DURI, SOUDARD DAL, GUELLEIT ÉR BLÉ 1890.

Ér hlé 1881, Vion-Duri, pautr iouank, gañnet étal er gér a Nantua (Ain), e goéhé de vout soudard hag e oé davéet d'hohér é chervij d'ur gér hanüet *Dijon*.

E oé é chervij a houdé ur hlé a pe oé het kaset é réjimant d'ur gér e vé groeit anehi é gallek *Montreau-les-Mines*, de lakat er peah émesk er vechérerion. Ardro er pemzek a galan-gouian 1882, épad ma oent ér léh-sé, é krogas en tan én un ti hras é kér. Én estaj ihuélan en hum gavé pear a dud én danjér a vout mouget ha losket. Vion-Duri, é gansorted é sekour get hou, e zas de hen a ou zennein a zanjér, mes, é tigor un nor, ean e resêuas ur gohad tan é kreiz é fas A houdé en amzér-sé é veulegad e ias ar fallat hamdé, hag aben tri mir goudé ne hellé ket mui guélet lom erbet get hé.

Kaset e oé bet d'hospital Dijon, mes ne oé ket a huellat dehou, ha d'er 24 a viz mé 1883, é oé *reformet*, él ma larér, get ur hansion a 60 skoued.

Ol en dud en doé truhé doh t'hou. Ean en doé goulennet é Bellei, é Bourg, ma vehé het kresket é hansion. Medesinour er soudarded é Bellei e gavas get hou é hré mat goulen kement-sé, « mes, e laras ean, kerbet de gavet ur medesinour ahil a Lion, en eutru Dor, ha laret dehou rein

d'oh ur papér ag é zorn. » D'en 11 a viz gourhelén 1884, é oé het laret dehou en devehé bet 200 skouid a hansion.

« Vion-Duri, e laré en eutru Dor én é hapér, ne hel gohér lehour erhet ; é zeulegad n'hellant ket diforh en noz doh en dé ; kollet int de virùi kin. »

Epad tri blé é hes hoah de gavet tri pé pear medesinour. Arlerh ou devout groeit ar é dro un herrad amzér, oll é larant nen des mui nitra d'ho-hér dehou.

E vam, ur voéz lan a zoujans Doué hag a garanté doh er Huerhiéz, en doé groeit degas deur a Lourd, hag hi e bedas hé mab de hobér un naùved pedenneu d'en Intron Varia a Lourd.

De houil Mario kreiz-est ag er blé 1887, ean e hedas er Huerhiéz épad naù dé, mes hemb ossé golhein é zeulegad na kredein goulen er iehed, rak ne gavé ket get hou é vérité ur grès él honeh.

E vam oé glaharet doh er guélet ken aheurtet. Er blé 1890 é ta dehou kol er ré e hellé er sekour én é glinùed. Meruel e hra é vam é miz genvér, é hoér é miz huavrér ; hag é vrér, oèdet a hueh vlé arnuigent, e varùé de houil lehann. Kant merùel, é vrér e laras dehou :

— Ne hes chet fé na kalon, te houi erhoalh é hes én ti ur remed aveit te zeulegad! Ne fal ket d'is er hemér. ɛ hes de vout maleurus, rak ne vou ket mui hañni a te dud genis aveit gobér ar te dro... Aveit on mé, é han de vonet kuit, me lar d'is kenavo. Koutant on ebenous : rantet a hes

d'ein éstroh eit ur chervij. M'em es lénet liés ér Skritur seutél he me zou sur en he kuéleín ag er vro aral èl m'ha kuélan hremen. Me bedou aveit ous, ag ha du, te hrei laret aveid on er péh e hellei a overenneu. Asé monet de hospital Konfort. Ma ne helles chet, ké d'un hospital arel dalhet dré léañnézi ér bed t'hum gollehé. A p'em guélei ém zremén-varū, te rei arnon sin er groéz get deur beniget, aveit ma hei en diaul érauk.

Er honzeu-sé er skoas kement, ma oé bet ret dehou bum denn un herrad a kosté eveit ouileín. Ean e hra er péh en doé laret é vrér hag hanen e varūas èl ur saut. Tèr suhun arlerh marū é vrér, é oé ean resèuet é Konfort. Un dé benak goudé, ur léañnéz ag en hospital e laré dehou : « Peurkeh dén, dal de dregont vlé, p'hou pehé fé, pe gareheh mat er Huerhiéz, bui e hellehé mersé guélet treu erhoalh aveit hum gondui.

— Ne véritau ket, e reskondé ean.

— Er Huerhiéz ne sellou ket doh en dra-zé, emé er léañnéz ; hout e zou tud ha n'ou devoé ket kalz a zevosion, he neoah é mant bet guelleit.

Dré forh bout pedet, ean e gousant gobér hoalh un nañved. Ean e laré bamdé pear chapelet. Èl ma tosté en déieu devéhan ag en nañved, é kreské é gonfians. Achiù e hré en naū dé d'er guinér, ketan dé a viz est. D'er sadorn, er person a zé d'en hospital de govésat er ré klan. Vion-Duri e govésa èl er réral.

Ardro en noz, ur léañnéz e zegas dehou ur vôtteilladig deur a Lourd.

— Penaus é vé kemèret en dra-men? e houlen get hi en hani del.
— Hui e hlubou hou piz aharh hag e lakel deur doh hou teulegad.
— Petra e vou ret laret?
— Intron Varia a Lourd, pé Mari konsèuet hemb péhed, hou peet truhé doh ein.
— Oh! ne véritan ket! Me sant én an un dra benak ha ne houian ket petra é; lausket mé me unan!
Ean e ia d'é hulé, é gemér er vouteilladig deur, mes nen des chet hoah er galon d'hum chervij eg en deur zé.
Neoah treboulet é a ziaharh. Arlerh en dout laret ur pen patér, ean e zistank er vouteil, e souh unan ag é vizied én deur hag er laka ar é zeulegad. En dèrvet guéh, ean e leusk un taul kri get un droug hras é gleué én é zoulegad, èl pe vehent bet toulet get ur goutel. Aveit gout ma oé deur e oé bet reit dehou, ean e dosta er vouteil d'é veg. Kentéh men doé aséet ivet, er guéled e za dehou én un taul, ker prim èl er vrogonen.
— Simon, Simon, me huél, e lar ean d'en hani tostan dehou. Kerhet de glask er léañnézi.
En aral, ha ne oé ket hoah oeit én é hulé, e dosta:
— Mar guélet, laret penaus é on gusket.
— Hui e hues ur mouched goug, un tok...
— Mes guir é, ean e huél.
Hag hanen e rid ahen kaer de glask er léañnézi
Er ré-men e arriù kent pèl. Ind e gav Vion-Du-

ri harpet doh é hulé, en deur a Lourd én é zorn, hag ean e laré : « Ha posibl é vehé kredein ! . Ah ! men Doué ! men Doué ! O Guerhéz Vari, peker mat oh hui alkent ém hevér ! Ah ! me mam a garanté, hi hag en des laret d'ein ker hés gobér en dra-men, a p'em guéléhé, na koutantet e vehé hi ! Nag euruset on mé hout deit d'en ti-men ! » Ean hum daulas ar é zeuhlin hag e bedas get er léañnézi.

En trenoz ean e ia ahret mat d'er chapél aveit kleuet en overen ha komunien. Ean e houlen ur livr aveit hum bréparein d'er gomunion hag e dosta é unan kaer d'en Daul santél. Arlerh en overen, er person e gan er *Magnificat*.

En eutru Dor, er medesinour a Lion, hag en devoé groeit ardro Viou-Duri pèl amzér ha reit ur *sertifikat* aveit ma vehé hen kresket é hansion, e oé protestand. Tri blé goudé ma oé guellet, ér blé 1893, er medesinour-sé, dirak pautmat a vedesinerion a Frans dastumet é Paris, e gonzé ag er hurhud-sé hag e laré nen doé hiskoah guélet un droug elsé é huellat én un taul.

---

## TREGONTVET DÉ

GABRIEL GARGAM, GUELLEIT ÉR BLÉ 1901.

Gabriel Gargam e oé diforhour lihérieu ar en hent-hoarn.

D'er 17 a viz en avent 1899 (ean en doé nezé tregont vlé) é krapé én trein e ziblas a Vourdel (1) de zek ér hantér de noz aveit monet de Baris; é vagon a oé en devéhan meit unan. Kaer en doé bet gobér er vistr ag en trein, hanen ne gerhé ket kér fonnapl èl ma oé delièt dehou, bag un nebedig kent arriù get er gér a Angoulem é chomé mik, hemb ne oé bet tu d'er bas pelloh. Un trein aral e zé ar é lerh.

— « E temb just a vourdein, e laré Gargam devébatoh, pe gleuamb a ziabèl un tronz spontus bag a dosté d'emb herrus bras. En dra-zé e oé trouz en eilvet trein. Ardro kreisnoz hantér é arriù arnomb. Er vagon ma oen mé abarh get tri aral a dud e resèu ur stokad hirisus hag e zou brebonet a dammeu. Ur hansort d'ein, a oé é tuemmet étal er poel ru-tan, e oé bet lahet ar en taul. Aveit on mé, me oé bet taulet a kosté, uigent paz pelloh, én ur fojel é kreiz en erh. Adal neze n'em es mui chonj a nitra. »

En trenoz é oé bet kavet Gargam, hantér kuhet édan en erh, bloset a bep tu, golett a boulieu. Haval e oé doh un dén bemb huhé. Kaset é d'en hospital ér gér a Angoulem, ba kent en noz é ta dehou éndro é skiend vat.

Epad trizek dé ne bel kemér nitra : ean e chug un tam oranj benak, nitra kin. Er hetan dé ag er blé 1900, ean e zèbr un ui hag hum laka nezé de gemér tammigeu bouid, treu erboalh aveit

(1) Bordeaux.

parrat a verùel get en nan, pas erhoalh eit kemér nerh.

Kent pèl é ta de vout èl marù a-zrehi é greiz hetag sol e dreid. Aheridaral ne hellè ket tam erbet seùel é hen; en distéran tra ma voujé el laké de rebours. Open, ean é santé droug én é vèlkein.

Ardro miz est 1900, é houg en doé hum strèheit hag er heh dén ne hellé mui hum vagein meit get poén vras : eit rein dehou de zèbrein, ret e oé hum chervij ag ur skaüen dir toul a ziabarh e vezé lakeit én é houg kement gueh ma oé groeit elsé dehou hlaoah d'en droug en doé : rakzé ne oé kemèret er skaüen meit ur hueh én dé, ha hoah d'er sul é oé guel get hou asé lonkein lommigen leah pé souben.

Abalamor de gement-sé ne hré meit trètat hâ goannat hamdé muioh-mui. A houdé miz mé é oé deit én é zeu droed goulieu divalau hag e hré de zoujein er gangren.

En eutru Dekressak, er hetan medesinour ag en hospital, e gredé é oé en droug er mèl ag e lüen-gein. En eutru Tessier, eil medesinour, nen doé ket er memb kreden : aveit hanen ne oé er mèl eskern droug erhet, mes èl ma oé neoah goask ar er velen-sé hag èl mé ma hi é en des hili ar en nerhenneu, é kave get hou é oé en dra-sé é oé kauz ma oé marù é ziùhar. Laret e vezé a hep mod : hanni ne houié réih pé sort klinüed e oé. Mes ol er vedesinerion (ha bout e zou bet dek mehé hag en des guélet Gargam ėrauk ma ias de

Lourd), ol er vedesinerion e laré splann ne oé ket a ésat dehou.

Diskleriet ou des kement-sé nepés bemb kin dirak amled, mes dirak en tribunal a Angoulem bag en hani a Vourdel; rak tud Gargam en doé goulennet get er Gonpagnonneh hent-hoarn péein dehou ba debé ur som aveit bruein, én arben ma oé digoéhet en taul-sé get bou épad é chervij ar en hent-hoarn. Ret e oé bet monet dirak en tribunal. Er Gonpagnonneh e gonsantas péein dehou uigent mil skouid aben ha deu vil skouid a rant pep plé, rak ma kredé mat ne vehé ket mui oeit pel.

Chetu amen konzeu en tribunal a Vourdel:

« Er goal daul-zé arriüet get Gargam en des éan lakeit én ur stad truhek bras bag en des groeit anehou un darn dén, un dra banter-varü, meit m'en des goarnet é skiend vat. Skoeit é bet é kreiz é iouankiz, é kreiz é nerh; lammet get bou é stad a vubé, ba kaset de nitra é chonjeu kaer aveit an amzér de zonet.

« Rinkein e brei kavet perpet étal d'hou deu zén duah bag apert aveit gobér ar é dro noz a dé. »

Aveit un dén a dregont vlé, pé tro ha tro, hag en des groeit rah é studi, né fébé ket bout kavet ur stad truhéusob.

Open, ne gavé konfort erbet ér relijion. Ne oé ket bet désanet én ur skol kristén, hag a boudé pemzek vlé nen doé mui lakeit é dréld é iliz erbet. Er léannéz, en bani e oé ér pen ag en hospital, hum laké liés ar bennen he deuhlin étal é hulé

aveit pedein : mes en dra-zé el lauské iein sklas, a zisplijé dehou kentoh.

Er béleg a skol er gouvernemant e zé eùé liés d'er guélet a getan, eit asé gohér vad d'é inean. Mes perpet Gargam e reskondé nen doé ket mui a fé, ne grede ket mui é nitra, hag a nehedigeu ar béleg en doé ean dilézet.

Konzet e vezé dehou liés a Lourd : ar gir-sé ne zegasé chonj dehou a nitra, hag er pedanneu, d'é chonj ean, ne oent meit bigotaj.

Bout e oé uigent miz ma oé én hospital. Deit a oé de vout ken trèt ma ne oé mui én é ziùhar meit kourhen hag eskern ; ne oé mui ag e gov-gar meit un dornad. Open en dra-zé, er gangren hum laké ér goulieu en doé én é dreid.

En eutru Tessier e fauté dehou gohér un toul én e vél-kein, aveit disterdein er vélen e oé a ziaharh, hag elsé ésat dehou. Gargam ne venné ket kleuet konz a gement-sé ; guel e oé get hou monet kuit ag en hospital. Aveit hum denn ésoh hag eùé aveit plijein d'é vam, ean a lar merchein é hanù émesk er berhinderion klan e ié en déieu arlerh de Lourd.

Penaus kas Gargam betag Lourd? A houdé tostik deu vlé n'en doé ket sauet a ziar é hulé, ne vouljé ket ; n'hellé ket hout goannoh.

Goher e hrér ur blanken ag er memh digorded get en nor ag er vagon hent-hoarn, astennet é er heh den ar er hlanken-sé èl ar ur gulé ; étal d'hou é vam ha tri aral a dud eit hum soursial anehou. Elsé é arriù é Lourd d'en 20 a viz est, de

seih ér de vitin, get er perhinded e ve groeit anehou er *perhinded nasional.*

Monet e hrér get hou aben kaer d'er groh.

## KETAN DÉ HA TREGONT

Doué e huella liés d'en inean kent guellat d'er horv. Betag nezé Gargam e oé perpet chomet digaz é kevér Doué hag er relijion. Pedet e^oe bet éleih aveit hou; ean, n'en doé ket pedet kalz. E Lourd memb, én ur arriù, é vam e zisko dehou er grusifi hag e lar dehou pedein; Gargam ne hra ket seblant ag hé hieuet. Mes, kentéh men des komuniet dirak er groh, arlerh en doé kovéseit guellikan ma hellé, é ta de vout él un dén aral. Ean e garehé patérat, er honzeu n'arriuant ket betag é géneu; ne hel meit ouilein.

Deit é én un taul er splandér ag er fé én é galon. Sellet hremen é zeulegad doh hum seüel get fé, get karanté trema er Huerhiéz e zou én hé saü ér groh! Er Huerhiéz en doé, hi eüé, taulet ur sel a druhé hag a garanté arnehou, hag, él ma huélé en doé hoah mui a zobér a hrès aveit é inean eit a iehed aveit é gorv, hi en doé ketan pen reit dehou er fé.

Elsé eüé é hré hun Salvér guéharal : a pe gavé ar é hent unan klan, ean e houlenné get hou mar

en doé ur fé gredus; ean memb e laké én é galon er fé-sé, hag arlerh ean e huellé dehou.

Gargam ne ankoehas hiskoah er momand-sé a leùiné · ag en dra-zé drest pep tra en des dalhet chonj goudé é berhinded a Lourd.

Neoah ret é lemel adal er groh. É galon lan a sklerdér, a joé, a espérans, ean e ia, pé kentoh kaset é ar é blanken d'en hospital.

D'anderù, ardro diu ér, é ma douget d'er fetén, ha dichennet én deur, hemh en distag a zoh é hlanken : rak ne hellé tam erbet plégein. Ean e hed get gred hag a voéh ihuél; mes ne za ket de vout guel.

De hadèr ér é hrér er prehésion, prehésion er Sakremant. El er ré klan aral, lakeit é ar er hlasen Ne oé mui forh buhé erhet én hou; kent pèl ean e gol é santimant, é fas e zou diliù, é gorv e za de vout iein sklas. « A dra sur é ha de verùel », e larér tro a tro dehou; hag unan benak e gonz ag er has éndro d'en hospital. En hani e oé é hoher ar é dro e barra : « Mar da ha merùel, emé ean, me holei é ben, haũni ne houiou. »

Neoah Gargam e zigor é zeulegad; é santimant e za dehou éndro. Ean e gred é ma achiù er prehésion hag e sant un dristedigeh vras é tonet én é galon. Mes nepas, chetu er Sakremant é tostat, ha tro ha tro dehou en dud hag er ré klan ind-memb é huchal dehou, él en dud klan ag en Aviél : « Jézus, mah David, Mab Doué, hou peet truhé doh emb! »

Gargam e saù ar é glinieu bréh, hag e goéh aben

éndro. Ean e ven gobér hoah ur huch kement aral, parrat a hrér doh t'hou « Treu erhoalh aveit hiniù, a larér debou, arhoah e vou éseit d'oh ».

Mes ean, hemb cheleu doh t'bé, e ásé un dervet guéh seûel : « Sekouret genein », éme ean d'er ré e zou èn dro debon. Chetu ean à blom ! chetu ean é kerhet arlerh er Sakremant ! Mes, él ma n'en doé na dillad na boteu, é ma kent pèl arrestet.

Oeit e oé ol é zrougeu kuit : ean e bel bremen hum chervij ag é ziùhar ; er goulieu ag é dreid, un nebed kent lan a vreinanté, e zou dischet ; é houg en des hum zigoreit ha nen des mui dobér erbet a skaûen eit lonkein.

Bout e zou é Lourd ur bureu aveit gobér un énklask diarben er ré klan goudé men dint bet guelleit. Medesinerion bum gav inou aveit kement-sé En eutru Boissari, er hetan anehé, en des skriùet en dra-men :

« N'em es chet ankoéheit, n'ankoébein birùikin en dé ma tas Gargam d'er bureu arlerh bout bet guelleit Be oé tro ha tro d'ein tri-uigent medesinour, a bep kornad a Frans, ag er broieu aral, tud a greden lod anebé, réral tud hemb fe na lézen.

« Gargam e arriû ar é blanken, groñnet èn ur sé hir ha fournis, hag ar é lerh é vam, en den e hre ar é dro ba diù pé tér intron ag en hospital.

« Ean hum laka én é saû dirak omb, hàval é doh ur sked, meit men des én é fas deu lagad boutll, digor bras get hou. Nen des chet mui bleu ar é

ben : laret a vehé é ma un dén koh é, ha nen des chet hoah deu vlé ha tregont.

« Kentéh é ma aterset a bep tu ; hag open, en dud e oé ér méz a ven ol donet ér burèu eit guelet Gargam. Ne hellamb ket miret doh t'hé. Ret é d'emb gortoz betag en dé arlerh eit kleuet Gargam é laret d'emb é histoér.

« En trenoz, he oé kement a dud ; krapein e hrér ar er basbdeu, ar er hadoériéu. Er huéh-men, Gargam a za ar droed ha get un abid neué e oé bet reit dehou ; kerhet é hra hemb rè a boén. Nezé ean e ziviz d'emb petra rah e oé digoébet get hou a houdé en noz-hont ma oé én trein étal Angoulem, hag é spésial a houdé men dé é Lourd. « A houdé dèh, é lar ean, me zèhr él ar réral ; en noz devéhan-men, m'em es kousket huek, hag elsé diskuehet mat. »

Trèt é atau blaoah, mes é korv deu pé tri dé ean e hounou uigent livr hag open.

Bout e zou perpet tud tro ha tro dehou : pep hani e ven er guélet, en aters ; n'en des chet lèh de viret doh t'hé a dostat dehou. Ean e reskond de gement haîni a zou anehé.

Chonjet bremen petra oé bet aveit Gargam arriù éndro én é vro. Kentéh men des kleuet en dud ag an hent hoarn, a houdé en devéhan betag ar ré ihuélan é karg, é ma guelleit dehou, ne hellant ket anehé parrat a heijein ou fen én ur laret : « Ni e gredou pe huéleemb. » Ret é dehé neoah kredein.

Kent pèl goudé Gargam a ia de Baris eit hum

ziskoein d'er pennen bras ag er Gonpagnoneh hent hoarn e hré labour dehou érauk é glinùed. Ind en doe get hé ne houian ket pegement a baperieu, sinet de vedesinerion, hag e lare ne oé ket a ésat dehou. A p'er guélant iah mat, ind a ven en diskoein de vedesinour er Gonpagnoneh. Henen, un dén hemb tam relijion erhet, er fal digemér : kaz e hré dehou er guélet, rak ma oé het guelleit e Lourd, hag ean e lar dehou kemer aben éndro é chervij. Laret kement-men dehou e oé laret en er havé guelleit mat.

Er gazeteu en doé, er hlé-sé èl er hléieu aral, kaset a ou zud de Lourd de gours er *perhinded nasional*, eit skriù dehé er péh e vehé bet arriuet inou. En hé rah é oé bet konzet a Gargam. E unan anehé, unan fal, pé kentoh iein doh er relijion, é lenér en dra-men :

« En un ti tost d'en iliz (a Lourd), hout e zou ur hurèu, hag én ou medesinerion. Me zou ehomet pèl amzér él léh-sé ; m'em es guélet treu burhudus : tud paralizet hag e voulje ou manpreu ; tud kam en dé kent, dré ma ou doé ur gar bèroh eit en al, hag e gerhé èl oh hag èl on : ou gar vèr e oé deit én un taul de vout ken hir èl en aral ; m'em es guélet azé tud morliuet brein a ziabarh, hag en doé kavet liù un dén iah, hag er vedesinerion, doh ou hleuet é tennein ou hanal, e houié reih mat é oé cherret ou goulieu, m'em es guelet inou tud klan a hep sort ha ne oé ket, revé ma oé laret, léh d'ou guellat, he neoah é oent guelleit

« Mes nitra souéhusob, nitra burhudusoh eit histoér Gargam, un dén e oé fakteur ar en hent-hoarn. »

Arlerb en dout laret é bèr girieu en histoér-zé, er gazet e achiù èl-men :

« Ia, éleih a dud klan get pep sort klinùedeu e zou guelleit é Lourd. Retag bremen en dud abil n'ou des chet gellet laret penaus é vé groeit en treu-sé; mes n'en des chet léh d'ou nabein. »

A Angoulem é oé skriùet de Lourd, é miz guenholon 1901 :

« Er péh e zou digoéhet get Gargam e hra perpet trouz bras dré-men. Peb unan e lar é gir, unan én ur mod, unan én ur mod aral. Gargam e zou oeit betag en hospital a Angoulem eit hout sellet hoah ur huéh hag aveit diskoein d'er vedesinerion en des kavet er iehed. Mes er ré e zou er pen ag en hospital en des cherret en nor doh t'hou, bag open boutet ou des ér mez en dén ag en hospital e oé oeit de Lourd eit gobér ar é dro. Chetu penaus é klask en dud hemb fé er sklerdér, mes ne vern, ind e zoug én ou féson testoni d'er huirioné. »

---

**Er perhindedeu é Lourd.**

Arlerh brazèl er blé 1870, iohen tud, a gement korn e zou a Frans, en des hum lakeit de vonet é perhinded de Lourd. Er perhinded e hrer anehou é gallek *perhinded nasional*, e zou er brudetan rah anehé. Saùet é het ér blé 1873 hag a houdéveh é vé groeit pep plé. Guélet e vé én hou a gourseu, betag mil a ré klan.

Ur gazet groeit é gallek (1), ha strèuet bras ér parrézieu, e cher ol en argand e rér aveit kas er geh tud klan-sé hetag er groh a Lourd de glask er iehed pe en nerh de soufrein get pasianted.

Bout e zou tud pinuik ha ne vé ket eihoalh aveit hé rein argand. Ind e ra hoah ou amzér hag ou foén. Ur vrediah e zou bet saùet é Lourd get en dud a volanté vat eit gobér ardro er ré klan ur suhun pe ur miz. Hanùet é *brediah er vrankarderion*. Er ré-men, a pe houiant é teli arriù un trein perhinderion hag e zou tud klan abarh, e ia d'ou digemer d'er gar, ou has d'en hospital, d'er groh, d'en ilizieu, hag aveit en dra-zé biskoah ne gemérant blank erbet.

El er veingléerion hag e ié, én amzér ma hum ziskoé er Huerhiéz de Vernadet, de blénat er voten goude ou deueh labour, er vrankarderion e hellehé reskond d'er ré e houlennehé get hé più on féou:

(1) *Le Pèlerin.*

— Più? En Hani en des vennet dichen amen, er Huerhiéz.

A boudé er blé 1898, un hent-hoarn biban e zou bet groeit a-zrebi er gar a Lourd betag er groh hag en iliz. Ean e dréz rab er gér hag e arrest sel taul de gemér en dud. Esoh é enta pautmat bremen d'er berhinderion en des get hé ur sah, ur bannér, pé treu aral elsé, ha d'er ré ne houiant ket tro erbet. Ag er gar betag er groh é hes ur bardlèu: get tri blank é hrér en hent-sé.

Ér blé 1904, abalé er jubilé, é hes bet guélet mar a suhun, de viz est ba de huenholon, betag pemzek perhinded ar un dro é Lourd. Eskopti Kempér, eskopti Nañned en devoé peb unan pemp trein hag open tri mil a dud.

Pep perhinded e chom tri pé pear de é Lourd. Merchet a vé de hé ér hag é pé lèh é teliou en dud hum gavet aveit en ofiseu, ér groh, én iliz vras, pé hoah é iliz er Rozér achiùet nen des chet goal huersou, ér blé 1892. Er bazilik, sauet ar lein rehiér Masabiel ur blé benak arlerh men doé er Huerhiéz goulennet ur chapél inou, e hel derhel 2.000 a dud. Iliz er Rozér, tèr guéh brasoh, e zalh 6.000. Dirak er groh, hed ha hed de stér er Gav, distroeit ba pelleit a zoh er groh, é hes lèh d'un nivér bras a dud.

Kent arriù ér groh, é kavér tiér sauet doh troed rehier Masabiel: én tiér-sé é vé lakeit er ré klan én deur a fetén er Huerhiéz, degaset betag inou dré un han boarn.

Bamdé pep perhinded en des liesan d'é du un

overen komunion ér groh pé é unan ag en ilizieu, un overen bred get predeg, hag er gospereu get ur predeg aral.

D'anderù, ardro pedèr ér, é vé prehésion eit ol er herhinderion e zou é Lourd. Degaset e vé en Eutru Doué ag er groh de iliz er Rozér. Er véléan hag er hoased en des ur pilet én ou dorn. Adal er groh, er prehésion e héli er Gav, hag e arriù ar ur blasen vras e zou dirak iliz er Rozér. Tolpein e hrér forh és inou hantér-hant mil a dud. Ol er ré klan e vé lakeit ar er blasen-sé eit resèu henoh en Eutru Doué. E mant a bep tu dehi ar ziù pé tèr sted, astennet ar ou hiri, er hrankarderion denhlinet étal d'hé.

A pe vér ar er blasen, un dén e huél a-dal dehou iliz gaer er Rosér, hag a drest hi er bazilik. A zorn klei en hum gav burèu er vedesinerion karget d'aters er ré zou éseit dehé é Lourd. En dud guelleit e zeli diskoein lihérieu er vedesinerion en des groeit ar ou zro épad ou hlinhued. Er ré n'ou des merch arbet dré skriù nen dint ket cheleuet. Ol er vedesinerion e ia de Lourd, eit gobér ur perhindet pé aveit guélet hemb kin, e hel monet d'er burèu hag atersein ind memb er ré en hum gav guelleit. Mar a suhun é vé guélet betag hantér-hant medesinour él léh-sé. En hani e zou mestr er burèu-sé e zou en eutru Boissari, un dén abil bras hag en des groeit ur livr ag er ré vraùan rah ar er mirakleu souébusan arriùet é Lourd.

Ardran er blasen, é kavér ur prad bras ha hir : én ur pen anehou é huélér ur gaer a statu, hanùet

er *Huerhéz kouronet*, ér pen aral *Kroéz er Vretoned*, saùet er bléieu devéhan-men get en argand deit a eskoptieu Breih-Izél. De eih ér de noz é vé groeit en dro ag er prad get ol er berhinderion, peb unan é bilet én é zorn.

En nemb e ia de Lourd ne zeli ket donet éndro hemb monet de huélet en iliz parréz, ur gaer a iliz achiù a neué zou. Gellein a hrér pedein ar vé en eutru Peiramal, en doé komanset en iliz-sé ardro er blé 1875. Èl nen doé ket gellet disoh, ean e varùas kazimant get en ankin ér blé 1877, dé gouil Maria guenholon. Dilézet épad toat de uigent vlé, en iliz-sé a zou deit anfin de blom. Ètal d'hi é saù liésan er prehésioneu eit monet d'er groh.

*
* *

*A houdé er blé 1890 betag er blé 1904*, deit a zou de Lourd 2.098 perhinded, 2.004.000 perhindour, 817 eskob, 2.531 medesinour.

| BLÉIEU | PERHINDEDEU | PERHINDERION | ESKOBED | MEDESINERION |
|---|---|---|---|---|
| — | — | — | — | — |
| 1890 | 124 | 97.000 | 53 | 27 |
| 1891 | 126 | 110.000 | 46 | 36 |
| 1892 | 171 | 145.000 | 30 | 120 |
| 1893 | 101 | 105.000 | 45 | 109 |
| 1894 | 175 | 155.000 | 55 | 169 |
| 1895 | 153 | 154.000 | 56 | 177 |
| 1896 | 225 | 164.000 | 55 | 202 |
| 1897 | 140 | 139.000 | 56 | 211 |
| 1898 | 123 | 141.000 | 58 | 200 |

| BLÉIEU | PERHINDEDEU | PERHINDERION | ESKOBED | MEDESINERION |
|---|---|---|---|---|
| 1899 | 158 | 164.000 | 93 | 240 |
| 1900 | 147 | 149.000 | 81 | 216 |
| 1901 | 189 | 191.000 | 72 | 328 |
| 1902 | 128 | 142.000 | 62 | 268 |
| 1903 | 138 | 148.000 | 55 | 228 |

Ne gonzamb ket amen ag er berhinderion e zou deit de Lourd ou unan gaer, d'ou zu. Hemh geu erbet, gellein e hrér laret é hes muioh anehé eit ag er ré e zou bet inou get er perhindedeu.

### ER RÉ GUELLEIT

Er vedesinerion a Lourd en des diskleriet, arler un énklask perhuéh, é hes bet guelleit é Lourd, é korv deuzek vlé, open seitek kant a ré klan.

| BLÉIEU | TUD GUELLEIT | BLÉIEU | TUD GUELLEIT |
|---|---|---|---|
| 1892 | 99 | 1898 | 236 |
| 1893 | 96 | 1899 | 200 |
| 1894 | 111 | 1900 | 154 |
| 1895 | 156 | 1901 | 127 |
| 1896 | 269 | 1902 | 102 |
| 1897 | 165 | 1903 | 105 |

*Intron Varia a Lourd, pedet aveit omb !*

## PEDEN SANT BERNARD D'ER HUERHIÉZ VARI

*Hou peet chonj, o Guerhiéz Vari, lan a vadeleh, nen des bet biskoah kleuet laret é ma bet dilézet genoh hanni ag er ré en des hum lakeit édan hou koarnasion ha goulennet sekour hou pedenneu.*

*Get er memb konfians eùé, o Mari, Guerhiéz er Guerhiézed, Mam tinér, é tan hag é ridan d'hou kavet ; péhour glaharet é on dirak oh. Mam de Vab Doué, ne zisprizet ket me fedenneu, mes sellet doh ein get truhé ha cheleuet mé. Elsé revou groeit.*

(*Tri kant dé a induljans*)

1908. — Mat de vout mollet

JEGOUZO, *vik. kap*

